# INSTRUCTIONEU
## SANTELL,

*Eitt derhell chonge ha profittein ag er Retraite, hac eit boutt leinnètt énn Tiguèaheu.*

PARTAGÈTT É DEU POENTT.

*Declina à malo, & fac bonum.*
Peèlleit doh enn droue, ha groeit er mat. *Ps.* 36.

---

QUETTAN POÈNTT,
Ag enn drouc doh péhani é teliamp peèllat.



É GUÉNÈTT,
É ty enn Intaniéz GALLES, hac i Vab, Emprimerion er Roué, hac enn Eutru Escob.

M. DCC. LXXXV.



## MÈM BERDÉR.

*EIT banauein, carein hac èit chervige hunn Doué,*
*É homp laqueit èr bést, enn unn-nésſ er vuhé*
*Dèſquèt-mat è bét-temp, lièſſ ea èl laramp,*
*Meſſ d'unn honzeu, allaſſ, ſorh lièſſ é vanquamp!*



*Reign ſelerdér d'ou ſpéret ha toucheiu hou calon,*
*Drè enn tri guir cair-menn,* Fé, Lezènn *ha* Ræſon,
Eit peèllat doh enn drouc, hac eit gobér er mat,
*E-zou me oll deſir: quemèret éan é grat.*



*Elt ma vou proſitable er péhicq ë ſcriuan,*
*D'om chongeu ha conzeu reit nerh, ô Spéret-glan,*
*Ha reit, mè hou ſuppli, d'èm deſir ha labour*
*Hou penédiction, hou craice ha hou ſecour.*

El-cé revou groeit.








# INSTRUCTIONEU SANTELL.

## CHAPISTRE QUETTAN.

*Péh quer brass bonheur hac inour é boutt Crechènn.*

PETRA é ur Hrechenn ? Enn hani zou bèt badéet, é gred hac é ra professîon ag enn doctrine à Grecheneah. Ol é hom-bet conceüet ér péhett, ennemifs de Zoué, quènt ma unn boai guèlett enn dé, ha couciet dré er péhett, quentt ma hombet gannet. Mæfs Doué, dré é viséricorde, enn-defs preparett demp er remæd enn deure facret ag er Vadiènt, é péhani é-ma bet effacet er pehet Originell, hac é-hom-bèt groeit Crechenion, bugalé de Zoué ha d'enn Iliss.

*Sellet* ha confideret ennta, émé S. Ya-

hann (*a*), *peh quer brass ē enn unn hevir caranté hunn Tatt*, pébani zou énn Néan, *a p'enn déss vennett ma vehemp hannhüett, ha ma vehemp é güirioné bugalé de Zoué!* Er bétt, de-laret-è, erré ë gare er bétt, ne hanaüantt quet péh quer brass bonheur hac inour e quemenrtce aveit-omp, rac ne hanaüantt quett Doué.

Lod ë-hum lorifie enn ou leigné: lod enn ou danné ha madeu: lod énn ou nerh ha vaillantiss: lod ne chongeant meitt à glasque plegeadurieu er vuhé: lod so-ket hac amoedett guet er bétt, èlpé vehenit croueét aveit er bétt, ë-hum daule é pep sorte insamité, hac ë bunne ur vuhé criminell.

Mæs ur Hchrechenn ne hum lorifie quet énn é leigné nac énn é tutt, rac ean ë ouaire é-man bèt ol bugalé cablouss ag unn tatt criminel, pehani ë ouai Adam: ne hum vante quet ag é nerh, rac ean ë ouaire, hemp secour unn Doué, n'enn dé capabl d'obér nétra éit é salvedigueah: ne laqua quet é chongé énn treu ag er bétt, rac ean ë ouaire enn-ou hüitteie quentt pell: ne glasque quet er plegeadurieu ag er vuhé nac enn aisemant ag

(*a*) Joann. 3. v. 1.

er horf, rac ean ë ouaire, é-ma crouëet eit joyeu enn éternité.

Rac-cé é larai S. Pierre d'er Crechenion guharal, *Hui zou*, em'ean (*b*) *unn Nation choigètt guet Doué... ur Bobl santell, ur Bobl prenètt* dré Oaitt précius Jesus-Chrouist; hac ean ë eellai enn Apostol S. Pierre mêlein davantage ha sebuell inhuëlloh enn innour bac er gloër un-nefs é vout Crechenion? Ni zou *unn Nation choigètt*, rac Doué dré é grat vat ha dré é vistéricorde enn defs hum choiget eit bout é vugalé, hac aveit bout heureufs guet t-ou- enn é Ranteléah. Ni zou *ur Bobl santell*, rac dré er Vadientt é-hombèt purifiet ag er pehet Originell, ha groeit Bugalé de Zoué enn Tatt, Mambreu de Jesus-Chrouist é Vab, ha Tample d'er Spéret-Santell. Ni zou *ur Bobl santell*, rac hunn Salvér enn défs institüèt er Sacramenteu péré zou aveit omp quel-liefs à vamenn à graice hac à venediction eit santifiein hunn ineanneu. Ni zou *ur Bobl prenet*, rac Jesus-Chrouist enn défs reitt bed enn deüéhan tapènn ag é Oait eit payein hunn delé, eit gobér hunn aquitt, eit hunn delivrein à sclavage er pehet, à boènieu enn Ihuern';

(*b*) Pet. 2. v. 9.

ha meritein demp er vuhé éternel.

Rac-cé é lare ean openo, *Ne oüah quet guharal é bobl, mæss bermenn éhoh pobl enn Eutru Doué: n'ou poai quet bèt misericorde, mæss bermenn é ma accordet deoh* (c) Hanaüet ennta, ô Crechenion, émé S. Léoo, péh quer brass bonheur hac inour è aveit oh hout é gùirioné bugalé de Zoué, hériterioo d'enn Nean: ha ne yètt quett ha coll unn avantage quer cair ha quenn iohùel, eit hum turul ér vouillenn à pep forte infamité dré ur vohé sal ha méhuss.

Er Sentt enn déss perpett cavet inouraploph enn Hannhuë à *Crechen-n*, eit quement-tra ë eellehai bout istimettan ér bétt; ha gùell ouai guet Sant Louiss bout hanhuet Louiss à Poissi (rac é Poissi é ouai bét badéet), eit bout hannhuet Louiss Roué à France.

Quintin, Gooarnour à Sicile, ë rebraichai unn dé de Santess Agathe é telezé hi devout méh, rac ur verh à galité ha noble el ma hoai, n'hi doai quet, em'ean, sourci er bèt à hi inour, hum lezell de vout amoèdett el-cé guet Lezenn er Grechenion, ha stleingeal ur vuhé triste ha milerable el-ma rai. Er Verh santell-zé é rescondass dehou *é hoai peu-*

(c) 1. Pet. 2. v. 10.

*ranté hac humilité er Crechenion hilleih guel hac inouraploh eit gloër, puissance hac otorité enn oll Rouanné ag er bétt.*

Ér Kær à Lion ur vatéh peure, hannhuet Blandine, enn doai discoeitt ur hourage quer brass, ma hoai souhet hi Bourreüeïon memp-doh di güélet: rac goudé ma é doai andurett à vitin bed enn noss pep sorte tourmanteu capabl de lemell mill güéh hi buhé guet-hi, é-hoai bètt taulett hoah enn ur prison du hac éahuss, eit quemér unn tamic arsau (*d*). Enn-trenoss goudé ma hoai bètt dispennet hi horf à tauleu souæt, int é stagass doh ur buènn, hac ë laquass tigrètt ha lonnètt furiuss d'hi devorein: mæs el lonnètt-cé, trubéussoh eit er vourreüeïon, ne touchenrt quet doh-ti: rac-cé int é commançass d'hi zourmantein à nehué, ha goudé ma hoentt scüéet, int é zaulass énn tan; mæss er flamme è pellass doh-ti. A la fin é üélet ne varhuè quet; guet unn taule cléan int acheüass hi buhé ha hi Martyr.

E creis enn tourmanteu-zé mar huannadé guavè, ne ouai quet aveit hum glemm, mæss aveit laret, *Mé zou Crechennès:* hac er conze-zé ë laquai énn é halon er vrassan consolation, hac ë cress-

(*d*). Euseb. Liv. 5. 24.

quai hi nerh ha courage de souffrein.

Unn Diacre ag er Kær à Viennes hannhuet Sanctus, énn tourmanteu brass ë-rett dehou d'andure, ne larai quin meit, *Mé zou Crechenn*: Nè vernn petra ë oulennett guet-t'ou, ne respondai meit, *Mé zou Crechenn.* (e). Goulenn ë rèt guet-t'ou, Pihuë-oh-hui? Ean ë respondai, *Mé zou Crechenn*: A béh bro oh-hui? Petra è rèt-hui? *Mé zou Crechenn.* Gronnein ë-rètt é corf guet platenneu arème rùett énn tan, péré ë laquai é oll mambreu de crisfein, hac enn nerhenneu de hum denne, henn azéin ë rètt enn ur gadoër hoarn ar er hloæss ag er flamme: Ean ë aodurai oll enn tourmanteu-zé hemp hum gleme na demante, enn ur lareet perpet, *Mé zou Crecheṇn.*

Ah! er Sennt-brass-cè ë hannaüai erbat péh quer brass bonheur hac inour è bout *Crechenn*, à pè n'ou douai quin de laret é creiss er poënieu hac enn tourmanteu, à béré ne eellamp quet na conze na chongeal hemp hiriffein. Int ou souffrai neoah guet joy, hac eit crelquein hou nèrh ha hou hourage, int ë larai guet ur grêtt brass énn hou halon, *Mé zou Crechenn*: hac int ë gavai é eoai unn inour brass

(e) Eusebe. Liv. 5. 1.

aveit-t'ai souffrein ha merbüel eit unn Hannhuë quer santel.

Allas, peh différance ë-zou itré-d'ai hac er ré ë zoug enn Hannuë zé.én amzér é péhani é-homp ! Car piuë é n'enndéss quet quasi méh bermènn é-vout *Crechenn*, ha oe vanque à hardéhtet hac à courage a penn d'è necesserr dihuenn Jesuss-Chrouist ? Pihue è ë gredehai séhuel eit-t-on à pé hüelerr henn offansein guett quemennt à effronterie dré er holerieu, enn touhyereaheu, er blasphemeu, er reniereaheu, ha dré er pehedeu er ré horriplan ha pamdiec ha par tout? Pihuë ë gredehai larei *Mé zou Crechenn*, hac el-cé *Soudart mat* de Jesuss-Chrouist, eao ë me Mestre, obliget onn d'enn dihueon, ha ne souffrein quet ma vou offanset dérac-ono?

Mar da unn deine santel, pé unn deine à otorité benac ha commance un œvre mat eon ur Barreze, de laquai enn ur hantoo ur reibtett, un arrangemanıt mat henac eit gloër Jesus Chrouist ha salvedigueah enn inéanneu ; pé mar classique derhell ferme eſ péh zou deja groeit pè commancet, eit corrigein en desordreu hac arrest er scandal; menn é vou cavet tutt hac ë larou, *Mé zou Crechenn*, me zou de Jesuss-Chrouist, ne zeziran meit

ma vou mêlet ha caret, me reie me fossible, ha me saüou perpet guet er-ré ne glasquantt meit henn inourein ha gounit ineanneu dehou? Énn oll poënieu, misérieu, colleu, affictioneu ha cleinhuèdeu, pihue è è lare, *Mé zou Grechenn*, er groéss e zeli bout me fartage ér béttmenn? Piue è ë-ra er péh è lare demp Jesuss hunn Mæstre dré conzeu S. Pierre? *Ne ret jamæss drouc eit drouc, nac offanse eit offanse; mæss quenttoh reit hou pennoh d'enn oll*, rac *ma ouzah é ma aveitt quementt-cé é hoh galhuet* d'el Lezenn à Grechenneah, *eit ma receüet, el heritérion* mat, *er venediction e ouarnn Doué deoh* eit er vuhé menn hac er vuhé aral? (*f*)

Mé ped oll er-ré e zoug enn Hannüe inourable à *Grechenn*, hac e leinnou er péh e scriüan, d'obér attantion vrass ar peh e lare hoah enn Apostol brass cé d'enn oll Crechennion: *Mem Berdér*, em'ean (*g*), *à pé couchou ar-nah er poënieu hac en afflictioneu brassan, ne veoh quet souhet, el ag unn dra néhué, mæss hum rejouisset quenttoh henn devoutt lod à boënieu Jesus-Chrouist, eit ma vehet éhué énn oll joy à hou calon à pé hum zifcoeï enn é hloër; heuruss oh mar souffret er*

[*f*] 1. Cap. 3. v. 9... [*g*] 1. Cap. 4. v. 12...

*méh, enn anjulieu hac enn tourmanteu-zé eit Jesus-Chrouist... Mæss ne fautt quet ma veritehett souffrein rac ma hoh multréer, lair, goal gonzér, iviuss ag enn Nessan (h); mæss mar souffret èl ur gùir Crechenn, n'ou ped quet méh, mélett quenttoh ha trugairicatt Doué, rac ma hoh affliget ènn é Hannhuë.*

Chonget hoah erhat er péh e lare deoh Jesus-Chrouist hunn Salvér, hunn Mæstre ha hunn squèr, er-ré n'ou devou quet méh derac enn dutt à vout *Crechenion*, m'ou hanaou eit me serviterion fidéle derac me Zat ér joyeu ag enn Néan: mæss éhué mar hou déss méh é tiscoein derac enn dutt fal ha corromplet é-mantt *Crechenion*, n'ou hanaüein quet (*i*).

(*h*) *ibid.* v. 16. (*i*) Matth. 10. v. 33.

## CHAPISTRE II.

### *Obligationeu ur Hcrechènn.*

UN dra cair hac inourable brass é bout Crechenn, émé S. Jerome (*k*), mæss non-pass henn devout hemp quin enn hannhuë; allass neoah! enn

(*k*) Hier. Ep. 13.

darn-muihan ag er Crechenion n'ou déss meit enn apparence à Crechenneah ! raccé é eeller laret dehai conzeu er Prophete Osée, *Cheleüet conzeu Doué*, ô Crechenion, em'ean (*l*), *ita Doué de jugein er Bétt, rac n'enn dèss mui ar en doar à fidelité, n'enn dèss quet à truhé, nac à zougeance Doué ar enn doar : enn anjulieu, enn trompereah, enn touyereah, er sausoni, er multre, el laironci, enn infam paillardiah enn-dess hum zouguet ar enn dutt, hac el unn deluge enn-dess gouniet er bett* : int ou-dess dastumet pehet ar pehet, (*m*) *int ou-dess bet recour doh er superstitioneu* criminellan, *rac dallet intt dré hou fehet, hac hum abandonnet ou-dess de pep sorte infamité enn ur quittat hou Doué.* N'enn dè hennéh ur portelet ag er bétt, ha hoah martezé dister é-tal er peh-zou ? Oll quementt-cé n'arriüant meit rac er Crechenion ne hanaüantt quet, pé ne chongeantt quet asséss de petra é-mant obliget (*n*) *Cair zou crial einep d'enn desordreu ag er bétt*, rac enn darn muihan dallet hac ahurtet ér statt miserable, é péhani é mantt, *ë hum saüe einep d'enn dutt à llis* : ha chetui er péh e ra d'er Prophete Jeremie

[*l*] Osée 4. &c. 1. 2... [*m*] *ibid.* v. 12... [*n*] *ibid.* v. 4.

laret,

laret, (o) *Bæètt hac abimètt é er bètt drè pep forte desordre ha libertinage, rac n'enn dès necun ë chonge erhat èn é galon* pèh quer brass è é fallanté.

De petra é ma enta obliget ur Hcre-chenn? N'enn domp groeir Crechenion meit idan tair condition: de renoncein d'enn diaule ha d'é æwreu: d'er Bètt ha d'é vombanceu: d'er hich ha d'é sal plegeadurieu. Quementr-cè ë zou bèt grateitt aveit omp, hac ë zeliamp henn devout grateit ni-memb à penn domp deir d'enn oait à ræson; rac er Vadiëntt enn unn nèss groeit guet Doué unn accord drè pehani enn um obligeamp el-cé dehou, hac ean unn hemèrr aveit é vugalé, ha hériterion d'enn Nean: hac enn accord-zè ë zou signet ha scièllet aveit omp drè oaitt Jesuss-Chrouist hunn Salvér, pehani ë-ra enn nerh hac er merite zè d'enn deure sacrett ag er Vadiëntt.

Bout ë ouai guharal unn aliance, unn accord itré Doué hac er Bobl Juiff, mæss pehani ne ouai sciellet meir drè oaitt el lonnet, péré ë auffreet hac ë sacrifieet de Zoué: enn-hani ë torrai en aliance, enn accord'zè, ë ouai laquair d'er marhuë; rac-cé è lare en Apostol S. Paul, enn ur

(o) Jerem. 11, v. 15.

gonze à hanamp, (p) *Enn hani enn dess torret Lezenn Moyse, ë zou condannet hemp truhé d'er marhuë, mar déss deu pé tri teste einep dehou : peguementt ô tourmanteu ennta ë chonget-hui ë verite enn hani ë laqua Mab-Doué idan é treitt*, eon hani ë *zisprise er goait* préciuss enn-dèss signet ha sciellet *enn aliance, enn accord dré pehani é-ma bet santifiet, hac ë-ra goab ag er graice ë-rerr dehou ?* (q) Peguementt eonta é teli dougein er fal Grecheoion ! *rac ni ë oüaire pihuë è enn hani ë lare* ér Scritur sacret, *daign è hum vangein* ag er-ré ë ancoëha hnu Badiéntt *ha me ouyou her gobér : ni ë ouaire pihue è ë lare hoah*, (r) *Doué ë jugeou er Bobl, terriplet unn dra ë couéh itré dèorn unn Doué vangeour* einep d'er-rè enn offanse ! Chetui conzeu eoo Apostol S. Paul ; (ſ) *Comprenet quementtmenn ennta hui, péré enn-dèss ancoeheitt hou Toué*, hac er péh ë-houèss grateitt dehou énn hnu Padièntt.

Openn ur Hcrechein, goudé henn devoutt renonciet d'enn oll desirjeu criminel ag er bétt, ha d'enn oll fallanté, ë zeli hum comportein èl unn deine reglet

[p] Heb. 10. v. 28. [q] Heb. 10. v. 28... [r] *Ibid.* v. 30, 31... [ſ] Ps. 49. v. 22.

mat, unn deine juste hac enn-dés dougeance Doué; uno deine ë zou énn ingorto perpétt ag en heurustétt ë esperamp dré Jesus-Chrouist huon Salvér, pehani eon-dés hum reit d'er marhuë ait payein hunn delé, hunn delivrein ag er pehét, ha gobér à hanamp ut bobl choiget ha coosacret d'er chervige; uno-deine ë zeli bout grédus d'obér œvreu mat ha santel durant mann-dés enn amzèr, rac hemp œvreu mat ne eellamp quet bout ingorto à vout salvet.

Er memb tra é bout Crecheno, ha bout obliget de vihuein eit Jesus-Chrouist, de souffrein éit Jesus-Chrouist ha guet Jesus-Chrouist, ha de verhuel éit Jesus-Chrouist, el-mann dess bihuet, souffret, ha m'ann dé marhuet aveit-homp oll. Quement-cé ë lare demp éan é aviel, (*t*) *Enn-nemp ë fal dehou, è-mé Jesus, donnet ar me lerh, renoncièett dehou eanmêmb, douguéait é groess bamdé, heliaitt-mé.* Mæs (*u*) enn hani ne quemér quet é groess ha n'enn heli quêt, n'enn dé quet dign à hanan, oa ne verite quet bout lodec gueningn. Quément-cé ë-ra de S. Paul lareet, (*x*) *Doué re-viret*

[*t*] Luc 9. v. 23... [*u*] Matth. 10 v. 38... [*x*] Galat. 6. v. 14.

ne hum hlorifihéen é nitra meit é toug *Croëss Jesuss-Chrouist hunn Salvér*, ha mar dé henneh ur folleah é chonge er-ré é hum blige doh hum goll, er-ré enn dess desir de hum salvein, ne gaveinnt jamæss hrassoh nerh, courage, nac inour eit é toug Croëss Jesuss-Chrouist.

Allass! hilleih zou hoah hac enn dess Croizieu de zoug ér hétt-ménn, mæss el n'ou dougant quet aveit Jesuss-Chrouist, é collantt er merite à hou foënn. Rac-cé é lare Sant Yahann, (*y*) *Enn hani ë lare é chomm é Jesuss-Chrouist, ë zeli querhet el nt'an-dess querhett*: de lareet-é, gohér, el m'an-dess groeit, ha gobér quementt-cé aveit-hou, rac enn hani ë-hum zalh staguet doh Jesuss-Chrouist dré garanté ha dré er santeleah ag é vuhé, ne zeli chongeal à souffrein nac à vihuein meit aveit Jesuss-Chrouist.

O me Salver Jesuss! hui ë-houess hunn assuret é-hoh er guir hénnt, hac é-homp obliget d'ou cheli; conduyet ennta hunn pazeu, éit ma querhehemp perpet dré er route ë-houess merchet demp, hac eit ne sarihemp jamæss ag enn hénntt d'er Baraoüiss.

(*y*) 1. Joan. 2. v. 6.

## CHAPISTRE III.

### *Promessen er Vadientt.*

BAdéet oh bét à pé n'ou poai quet hoah à ræson : mæs ne gredehet quet, na ne rehet quet profession ag enn doctrine à Grecheneah, ma ne fal deoh : deine n'ou contraignou enn despet deoh d'er gobér ; mæs éhué mar fal deoh bout ur guir Crechenn, groeit er-hat er péh zou laret deoh énn eu Chapistre é-huelloh ; dalhet doh er Promesseu à hou Padientt : reneüeétt-int liess à esprit hac à galon. Quemenntcé zou recommandet 1°. A pé verr deit d'enn oaitt à ræson ; (él cé unn tatt hac ur vam ë zeli desquein hou bugalé d'ou gobér), 2°. quénott receu er Sacremantt à Confirmatioo, 3°. quénnott er guéttan Communion, 4°. Sadourn Vassque ha Sadourn er Pantecoste, à pé yerr de veneguedein er fonce à Vadientt, 5°. Pep blai énn dé ma verr bet badéet, 6°. A pé toster d'er marbuë, &c.

» Éit gober pé reneüéeio promesseu » er Vadientt, commancet dré obér » unn Acte a contrition, nezé enn Acteu » à Fé, à esperance bac à Garanté : ar- » leth laret ar hou coüarr, *Mégréd énn.*

» *Doué enn Tatt oll-puiſſantt*, &c. Gou-
» dé, er Promeſſeu à hou Padiëott,
» péré ë gavehet él Livre Pédenoeu,
*page* 108.



## CHAPISTRE IV.

### *Ag er Pehet.*

ER Pehet ë-zou unn diaboéïſſance de Lezenn enn eutru Doué. Diaboéïſſein ë-rerr d'é Lezenn dre chonge, dre conze, dre zezir, dre action, dre omiſſion, *pé é* vanquin d'unn dever.

Enn diaboéïſſance-zé ë arriüe pé dré ioorance, pé dré fragilitæt, pé dré valice. Pehein é-rett dré inorance, à pé rett uno dra fal, *pé* à pé vanquet a obér unn dra matt, de behani é-hoh obliget, rac ne ouyoh quett, er péh, ë elleoh, hac ë zelioh goud. Pehein é-rett dré fragilité, à pé hum lauſquet de monet deon heære ag ur fal imur, pé d'enn tantatioo crehuë pé d'enn nerh ag ur holere, &c. Peheio e-rett dre valice, à pé rett unn dra di-huennett expreſs, dichonge cair, ha dré fal volanté.

Openn, pehein ë-rett, oon-paſs hemp quein à pé rett enn drouc hui hou ç'unan, meſs hoah à pé gommandet, à pé ordrennet h'er gobér, à pé ret *pé* cooleill, *pé*

avisf , pé secour , pé enn tu d'er gobér : à pé veelet erré er groa, à p'ou soutiret ; à pé n'ampechet quet ( à pé ellet ) à h'er gobér, dresf pep-tra à p'enn doh obliget de quement-cé, el mann dé unn Tatt, ur Vam vis-à-vis d'ou bugalé, &c. ur Mæstre, ur Væstresf é quevir hou serviterion : hac er serviterion à pé lausquantt gober gueu doh hou Mæstre. Rac, emé S. Paul [z] *er-ré e-ra enn drouc, ë verite er marhuë, non-pasf hemp quin er-ré er groa, mæsf éhué er-ré ë cousant guet er-ré er groa.*

---

[z] Rom. 1. 32.

---

## ARTICLE QUETAN.

### *Ag eun Inorance.*

ME oüaire é-hesf hilleih à dra ne ouyamp quet ; mæsf el ne eellamp quet, na n'enn domp quet obliget d'ou goud, n'enn domp quet resfcondable à nehai : mæsf éhué resfcondable vehemp dérac Doué oll ag er péh ë eellamp hac ë zeliamp goud. Bout-zou ul lod vatt à dra necessfer de oud d'unn deine deitt d'enn oait à ræson , ha ma n'ou gouaire dré é

faute, ha dré enn inorance-zé, mar groa unn dra benac einép de Lezenn Doué, *pé* de hani enn Ilis, ne vou quét exantt à pe-het dérac Doué. Par exampl, pep-unan e zeli goud é-ma rett hanaüein, carein ha chervige Doué, ha jamæs henn offansein; é-ma rett carein, inourein ha respectein hunn Tatt ha hunn Mam; ne fautt quet gobér d'er-real, meit el ma carrehemp ma vehai groeit demp ni-mêmb; pep-unan e zeli goud, hac e eell goud, ne fautt quet gobér infamité er bèt einep d'er purtæt, na doh-t'ou é huénan, na guet er-real. Er conciance e rebraiche quentteh er-*ré* e-ra unn dra el-cé, mar carant hi cheleüet, rac Doué enn-dess scrihuet el-Lezenn à buretætt é calon pep-unan; hannhüet é el-Lezenn naturell, hac er-*ré* e péch einep dehi, e zou cabluss dérac Doué. Peguemett neoah enn oaitt à groaidur, *pé* énn hou yoantiss é-hum couci dre pep sorte lousteri, é sigur ne oüai meit bugaleage, pé ne oüai meit-t'ai hou hunan! Peguemeott ér flatt à Priedereah ë-hum abandonne de pep sorte infamité, enn ur laret éma tout permettet! Douget, douget à hum trom-pein exprefs, hac à hum goll.

Er Payennett, émé S. Paul, enn doai hanaüet Doué dré er péh e ùelenntt derac

hou deulegat, rac er bétt e zou ul Livre cair, é pehani pep -.unan e eell goud leinne, mæss rac n'ou dess quet perzet henn inoutein, el-ma telientt; ha rac ma ou déss bet quenttob recour doh er goal-speret dré hou superstitioneu aveit doh Doué, Doué éhué enn-déss int lausquet de monet d'enn dalledegueah à hou speret, d'er falanté à hou halon, ha d'ou desirieu méhuss ha criminel: hac é-mantt couéhet é pep sorte infamité, enn-déss dissinouret hou horf; er Methett enn-déss hum corromplet énn ur façon abominabl; er Oüasset, dré enn desirieu criminel à hou halon, enn-déss hum zouguet enn eile hac éguilé d'er pehedeu méhussan; (a) ha dré hou dalledegueah é mantt deitt devout tutt leine à trompereah, à laironci, à finesse, à fallanté: tutt avariciuss, paillard, maliciuss, iviuss, multrerion, attahinuss, raporterion, goal-gonzerion, corromplet énn hou buhé, anemiss de Zoué, prest de fal obér d'er real, ha ne glasquantt meit enn tu de quementt-cé; direspett ha diaboéissant d'ou Zatt ha d'ou Mam: int e-zou, enn ur guir, tutt hemp aviss, hemp honnestiss, hemp caranté, hemp fidélité, hemp truhé; ha

(a) Rom. i.

chetui hou fehett à inorance. Péh ur ſtætt eahuſs ag en infamman pehedeu e renne ar é lerh enn inorance hac enn diſpriſance à Lezenn Doué!

Hiriſſein e rett, me gred, é leine, pé é cleüet gonzé à pehedeu quenn horrible, à infamiréeu quenn abominable, ha dreſper e-bouéſs doh er Payennett miserable-zé, peré enn-déſs intt groeit: mæſs n'enn doh hui quer fal el-d'ai? N'enn doh hui cabluſs ag er memb pehedeu, ahoële ag enn darn muihan à nehai? Ha hui e larou hoah ne hanaüeoh quett é-hoentt pehedeu, é-hoh innoçantt derac Doué, rac ne ouyeoh quet e-hoentt dihuennet? Penauſs! hui e vlame er Payennetr, rac n'ou doai quet cheleüett er rebraiche à hou houſcianee, na ſeentetr doh er ſclerdér à hou ræſon, peré e zeliai gobér d'antand aſſeſs dehai e-hoentt pehedeu, ha hui e gred é vehet-divlame hac innoçant henn devout int groeit, ahoële lod à nehai, enn dreſpet d'er rebraiche à hou couſciance, pehani e houéſs eſſayet mouguein: enn dreſper d'ou ræſon, pehani ne houéſs quet perzer cheleüin, goudé er ſoin hac er ſourci enn-déſs ber hou tutt d'ou teſſauë erhar, goudé er boënn enn-déſs quemeret ur Harechenour charitable d'ou teſſqueins,

goudé enn aviseu matt enn-déss reitt deoh quel-liess ur Hovésour soignuss à hou ç'inean, goudé Ansaignemanteu, Perdegueu, Instructioneu, Missionneu, Retraideu? Péh unn trompereah! Péh unn dalledagueah hilleih brassoh ha criminelloh eit hani er Payennett! Hui ou hondane, hac e-ra goab aveit-t'ai, hac e chonge hoah é tougou Doué bri deoh muit aveit dehai!

Eon inorance ag er péh e eellamp hac e zeliamp goud p'unn exantehai à pehet, er Roué santell David n'enn devezé quet goulennet pardoo ag é pehedeu à inorance: na hunn Salvér Jesuss n'enn devezé quet pedet é Tat éternel eit er-ré el-laquai d'er marhuë, enn ur laret, *Me Zatt, pardonnet dehai, rac ne ouzant quet à nehai petra ë rantt.*

Mé-ouaire é-hess hilleih à dra, peré n'enn dintt quet el-cé scrihüet eno unn halon, nec ansaignet demp el-cé dré er sclerdér ag er ræson, na dré er rebraiche ag er gousciance: n'eoo-doh quet éhué obliget d'ou goud é dan boënn à pehein, rac ne veron peguemeent à boënn, e eellehoh henn devout quemeret, ne houess quet eellet hou disfquein, na o'eon doh quet éhué obliget d'ou goud.

Mæſs neoah n'enn dè quet er memb traag er miſterieu principal ag el Lezenn à Crecheneah : obliget é pep-unan d'où goud é-dan boënn à zannation : quementt-cè e anſaigner deoh bamdè er Hatechene ; ha ne fautt quet credein é-ma groeit er Hatechene aveit er vugalé hemp quin, mæſs aveit erin oll ; ne fautt quet hoah credein é-ma aſſeſs hunn deſſ-quein aveit enn doutt de receu, hac henn ancoëhat goudé : m'el lare hoah, pep-unan e zou obliget é-dan boënn à zannation de oud bed er marhuë er Miſterieu principal ag el-Lezenn à Crechenneah, hac er Sacramenteu e zeliant receu.

Mé-ouaire hoah é verr guhavé ambaraſſet, ha ne ouyerr quet hac ean e vai mat unn dra, pé hac ean e vai drouc. Quementt cé e arriüe lieſs er hontradeu, er marhadeu, enn actioneu einep d'enn honneſtiſs, er remædeu doh enn dutt *pé* doh eil lonnett, &c. goulennett nezé aviſs enn dut habill hac à couſciance vatt. Rac ma ne heliett meit hou fantaſie, ha monet d'ou chonge, matt pé drouc, el ma vou : Doué lieſs mat, eit hou puniſſein, e permettou ma couéhehet é trompereah en diaule.

Sellet bermenn péh quer braſs é dalle-digueah hilleih à dutt, péré, goudé ma

ou

ou déss commettet er péhedeu hotriplan, e lare ne zougeantt nitra, hou couscianee ne rebraiche nitra dehai : Narenn, rac dre forb pehein, int ou dess hi mouguet ; pé goudé ma ou déss hum couciet dré enn insamitéeu abominaplan, ne perzantt quet hou hovésat, enn ur laret : Ne ouyentt quet é-hoentt pehedeu à p'ou groènnt.



## ARTICLE II.

### *Ag er Pehédeu à Fragilitæt.*

PÉHEIN e-rett dré fragilitæt à pé hum lauffquet de monet d'er pehet dré enn heæte ag unn tantation crihuë benac : el à pé laret ur sal conze enn ur hohat colere benac, el à pé ret ur saute benac, *pé* ma vanquet énn bou teverr guet eune ag ur holl, *pé* unn domage benac : guet eune à voutt goapeit, *pé* decriet, *pé* dissinouret : guet eune à zisspligein, *pé* à goll unn amit mat benac, *pé* guet eune à voutt goal-traitet. Dré ur fragilitæt el-cé enn-enn doai Sant Piette nahet hunn Salvér.

Allass! hilleib e-zou à sal Crecbenion, péré e abandonne bamdé hou Doué ;

guet eune à goll ur marhat, *pé* ur fal procèze benac, guet enn desîr de ounit ar gouste er-real, de hum denne er bet dré finesse, de hum excusein ag unn drouc groeit, *pé* guet eune à couéh édan conzeu enn dutt, *pé* aveit peellat unn drouc benac à ziarnehai, *pé* aveit hum denne à sal affære dré faussoni; ha hoah é-mant dall affesf aveit affaye chongeal n'ou defs quet pehet, rac émentt-d'hi, *Er-ré n'ou dêfs quet ë carrehai hou devout, er-ré ë zou enn ur sal affære ë carrehai bout er-mæze, er-ré zou clan ë carrehai bout yah, &c.* quasi requifs ouai gobér el-cé. Rett e ennta lareet éhué n'enn doai quet pehet Sant Pierre é nahein hunn Salvér? N'enn doai quet pehet, é amzér er Vartyret, er-ré é ouai miserabl affesf aveit renoncein de Jesus-Chrouist guet eune ag er marhue? Ret é ennta lareet n'enn dé quet pehet enn trompereah, er meultre ha cant pehet aral é commetter bamdé é sigur é mant necesser eit hum denne, *pé* é verr forcet d'ou gobér? El pé vehai jamæfs cavet ur ræson mat benac d'offansein Doué, hac el pé ne vehemp qué obliget d'er harein mui aveit hunn madeu, hunn hérent, hunn amiett, hunn buhé, ha mui eit quement-tra zou oll, ha ma telihemp quenttoh merhuel eit henn offansein.



## ARTICLE III

### *Ag er Pehedeu à valice.*

NE conzan quet amann ag enn drouc; er malice è-houess doh hou Nessan: mæss ag er pehet e rerr exprès, dichonge-cair, dre fal volanté. Avel er-té *e-hum rejouïsse a-p'ou dèss fal hroèit, hac e hum vante à hou brassan fallanté* (*b*); hac er-ré e hanaüe assess volanté Doué hac er péh e ordreine dehai, mæss ne fal-quet dehai h'er gobér; na ne hum sourciant quet à blegein dehou.

» Pehein *guet ur malice certaine*, émé » S. Thomas (*c*), e-zou choige enn » drouc, *pé* partat ha pellet oll er péh e » eellehai tennein er péhour ag er pehet. » De larèeté, volanté disordre et pehour » gare mui enn treu temporel, enn » danné, par example, er plegea-» durieu fal, &c. eit ne gare *pé* er » sclerdér ag er ræson, *pé* Lezenn Doué, » *pé* caranté Doué, &c. el-cé guel vehai » guet tou souffrein unn domage benac » er péh e seele é inean, eit souffrein ur

(*b*) Prov. 2. 14. (*c*) S. Thom. 2. 2. Quæst. 14. Art. 1. & 2.

» holl benac enn é vadeu tamporel, *pé* » enn é fal plégeadurieu; *pé* ean e choige » andute ur holl spirituel benac, eit » henn dout *pé* ur profit, *pé* ur blégea-» dur tamporel.

Er pehedeu-zé e-zou brassoh éit erré, à béré ean e-mess conzet ihuelloh, rac ma ou groüerr exprès, guet hannaüadégueah splan, S. Thomas ou galhuë pehedeu groeit guet *ur malice certeine.* Er sorte pehedeu-zé e zou éinep d'er Speret-santel, péré, revé conzeu Jesus-Chrouist ne veintt pardonnet nac ér béttmenn, nac ér bétt aral; de larèet-è, (*d*) péré zou diæzebras de vout pardonnet, rac m'ann d'intt unn disprisance ag er graïceu ha secourieu e-ra demp er Speret-santel, *pé* aveit pellai ha dihoal doh er péhet, *pe* aveit hum deone à nehou, mar hunn ness ean commettet.

» Bout-zou hüeh péhet éinep d'er » Speret santel, revé S. Thomas (*e*). » 1°. Enn desespoérr. 2°. Er presomp-» tion. 3. Enn ahurtage er goal-stat. » 4°. Enn obstination. 5°. Hum sehüel » éinep d'er ùirioné hanaüett. 6°. Enn » ivi à vat spirituel enn Nessan.

» Hou disforh e-rerr eno eile doh » éguilé revé ma rantt d'er péhour *pé*

(*d*) Matth. 22. v. 32... (*e*) 2. 2. Q. 14. Art. 2...

» pellat doh-t'ou, *pé* disprisein er péh » e eellehai henn tennein ag er péhet, » *pé* miret doh-t'ou à h'er hommettein.

» 1°. Er péhour e-hum denne ag er » péhet dré enn *Espérance*, pehani e-ra » enn ur chongeal ha considérein mise-» ricorde enn Eutru Doué; pehani e » bardonn er péhedeu, hac e recom-» panse er mat e rerr. Hac enn Espé-» rance-zé e goller dré *enn desespoër* «, pehani e-ra d'er péhour malhurus lareet avel Caïn, [*f*] *Rai vras e me féhet eit ma vehenn pardonnett à nehou* guet Doué.

Remæn. Espéret perpet é misericorde enn Eutru Doué. Ne refuse quet er pardon ag er péhedeu, ne vernn péh quer bras e intt, na peguement-çou à nehai, d'er-ré er goulenn à galon. Ean memp el lare (*g*) *Ne sal quet deign coll er pehour, meit ma hum gonvertissou. . . Deit oll d'em havouet*, émé hunn Salvér Jesus-Chrouist (*h*) *ha mé hou soulageou... Deit-onn de glasque ha de salvein er péh e ouai collet.* (*i*).

» 2°. Er péhour e-zou distroeit ag » er péhet dré enn dougeance, péhani

(*f*) Gen. 4. v. 13... [*g*] Ezech. 33. v. 11... [*h*] Math. 11. v. 28... [*i*] Luc 19. v. 10.

» e-za dehou à pé chonge ha ma consi-
» derr Justice enn Eutru Doué, péhanî
» e punisse er péhet; hac enn dougeance-
» zé e gollerr dré *er Présomption*, péhani
» e arriüe à pé chonge unan benac é eel-
» gounit enn Nean, hemp hum laquat
» é poënn à obér œvreu mat : *pé é-vou*
» pardonnet ag é béhedeu hemp peni-
» gènn (*k*).

Cair-zou avertissein ha menace hilleih à peherion : ingorto intt perpèt é tougou Doué bri dehai mui aveit d'er-ré-ral : int e gonze attaüe à visericorde enn Eutru Doué, jamæs ag é justice. Lod e laqua termenn perpèt de hum gonvertissein, 'el pé vehai enn amzér é dalh guet-t'ai. Lod e chonge enn ou d'ou attaüe guett Doué er secour hac er graice-zé, el pé vehai énn ou discrétion, ha ma vehai Doué aubliget d'ou gortos. Lod e hum sie hoah é vou affes chongein énn ur hclinhuét déüéhân, hac e-zou ingorto éih diatt à glinhuèt ag ur péhour e-reïe ur Sant : quement-cé e eellehai arriüe, mæs quement-cé e-zou gleaüe, ha bout-zou danger brass é ortoss bèd nezé.

[*k*] S. Tho. *ibid.*

REMÆD. Er marhuë zou sur de pep-unan, *enn ære zou cuhet* doh pep-unan. Menacet-omp-oll a vout somprenet dré er marhuë. Hunn Salvér, hunn Juge *e-zeïe avel ul laire* à pé berderéhemp bihannan. Hui em *hclasquou nezé*, em'ean d'er beherion (*l*), *ha hui e varhuou ènn hou péhet*. Rac liess-mat nezé er béherion ne glasquant quet Doué el ma faut. Ne hum fiet quet rai ennta, rac pétra terriploh *eit couéh itré deornn unn Doué* é colere (*m*).

» 3°. A zonnæsonneu Doué, dré béré » er pehour e hum denne ag er péhet. » Bout zou deu sorte; er hetan e-zou » *enn hannaüediguëah ag er ùirioné*, » eitep de behani enn e-hum saué er » pehour, à pé gombatt *pé* ma assaye » nahein *ur ùirioné* ag er Fé *hanaüet*, » eit pehein liproh «. Er péhet-cé e-ra hidihue hilleih à sal Crechenion: Péré e-ra goab'ag er guirionéeu à Aviel Jesuss-Chrouist, e ansaignet dehai: péré e zecrie guet malice er péh zou santellan él Lézenn à Grechenneah: péré e daulle tout hou velime ar enn dutt à Ilis à cause d'en ansaignemanteu à Lezenn Jesuss-Chrouist e-rant dehai, péré e pousse hou malice bet-ha dispriscin er

[*l*] Joann. 8. v. 21. [*m*] Heb. 10. v. 31.

Benigenn, ha lareet, *N'enn dess quett à Ihuern*, hou lorhein e glasquer à pé gonzer dehai ag enn Eternité.

REMÆD. *Chetui petra zou causé de gondannation* er forte tutt-cé, émé S. Yahann, *rac er sclerdér zou deit* dehai assess, eit gobér mat p'ou devé carzet: *mæs enn dutt-cé enn-dess caret güel enn tihoueldett*, à hou dalledigueah, *eit er sclerdér*: *rac hou obereu e-zou fal* (*n*).

» 4°. Enn eile donnasson e-zou *er* » *secour ag er graice intérior*, einep de » behani éma *enn Ivi doh santeleah enn* » *Nessan* (*o*). De lareet é, er péhour » n'enn-dess quet hemp quein Ivi doh » é Nessan, mæs cass é hoah guet-t'ou » güeillet graice Doué é cresquein ér » bett «. Peguement-zou ag er sorte zé, péré ne eellant quet andure enn dutt vat ha santel, rac m'ann d'init santel? intt e-hum fache doh hou güélet erhatt guet Doué, intt ou attaheign, e ra goab à nehai, ou dispriſe: e-ra goaban e eellant dehai. Doh er-ré santellan enn e-hum guemerant muihan, hac intt e gave unn taull cair, mar güellantt gobér dehai offansein Doué.

Mar groerr unn arrangemant matt

[*n*] Joann. 3. v. 19. [*o*] S. Tho. *ibid.*

benac enn ur Barræs, mar conzer ag unn devotion matt benac ha hanaüet, ag unn aivre cair bénac eit gloër enn Eutru Doué ha salvedigueah enn Ineanneu, ag ur Mission pé ag ur Retraite bénac: intt e-hum saïou ag er-ré guettan einep de quement-cé, int ou decriou, ha Missi vou guet t'ai décri er péh e anfaign enn Ilis. El-cé e-ra enn diaule éhué, cafs enn-defs doh er matt; hac haval-vehai é-ma gopreitt er forte-zé guet-t'ou aveit coll er-té-ral. El-cé é péhas Caïn. El-cé é péhafs er Juivèt einep d'unn Salvér. El-cé é péhc hoab oll er-ré e-zou fache guet-t'ai é úélet er ré-ral é obér vat, rac ne fal quet dehai intt h'er gobér.

REMÆD. *Dré Ivi enn Diaule è-ma deit er marhuë ér bett-menn (p)... Enn hani ë-hum blége é uélet revinn* ha coll *unn aral, ne chommou quet hemp bout puniffet (q)*... Ur gùir caranté n'enn dé jamæfs iviufs. *Ne faut quet* ennta *gobér avel Caïn, pehani e ouai croaidur d'er goal-fperet, hac e lahafs é vrerr (r): perac enn el lahafs ean? Rac é obéreu ean e ouai fal, ha ré é vrerr e ouai jufte,* mat hac agréet guet Doué.

p Sap. 2. v. 24... q Prov. 17. v. 5... r 1. Joan. 3. v. 12.

„ 5°. Deu dra e eell hoah secour er „ pehour de hum denn ag er péhet ; „ enn desordre ag ur fal action, hac „ er méh ag er péhet : rac quement-cé „ e-ra d'er pehour, (mar hum laqua „ erhat de chongeal ha de considerein), „ hum denne ag er péhet dré ur gùir „ penigénn, Einep de guement-cé é-ma „ enn *ahurtage ér goal stat*, hemp per- „ zein gobér penigean [s]“. Ur péhour miserabl el-cé ne berze quet chongeal enn infamité ag é vuhé nac er méh ag é behedeu; ean e chome hac à ahurte enn-hai hemp hum sourciein nac à vife-ricorde nac à justice enn Eutru Doué.

REMÆD. *Ne tardet quet à hum gonvertissein, ne laquêet quet termeun à zé de zé, rac colere enn Eutru Doué e goué-hou ar-nah énn unn taull, hac énn dé ag é vangeance Ean ou collou* (*t*). Tostat e-ra enn dé terrible-zé deoh. *Marhue er béherion e-vou forh malhurufs* (*u*). Ma ne fal deoh merhùel el-d'ai, ne vihuet quet el-d'ai.

„ 6°. Enn eile tra e eell tennein er „ péhour ag é béhet, e-zou enn disterr „ ha bèrr mat e eell cavouet énn-h'ou;

---

(*s*) S. Tho. *ibid.* (*t*) Eccl. 5. v. 8. & 9... (*u*) Psf. 33. v. 22.

,, rac mar chonge erhat é quement-cé, ,, ean é zistagou é galon à zoh er péhet. ,, Einep de quement-cé é-ma *enn ostination*, dré héhani er pehour e sal ,, dehou derhel doh é pehet (*x*) ". Cair zou avertisseio ur péhour el-cé, ne cheleüe meit é chonge, ne seènte meit doh é faotasie : ean e gousque tranquil enn huoé calet ag er péhet. É gouscìance er picque? ean è moque : Ur Perdégour enn avertisse? ean enn disprise: Ur Hovesour er geinne? ean enn abandonne: unn deioe santel hénac e glasque gohér dehou changein? eao e-ra goah à nehou, ha liess enn décrie.

REMÆD. *Mar cleüet hoah boueh enn Eutru Doué, ne gallettet quèt hou calon* (*y*). Chonget erhat o'en-dess meit unn dra necesser. Petra e chervigeou deoh hout hèt heurusš ér hett-menn, *pé* hou pout seentet el cé doh hou malhurusš inclination hac antètemant, mar hum gollet ér hètt aral? Hou ped truhé doh hou ç'inean, ha salvet-hi.

(*x*) S. Tho. *ibid*... (*y*) Ps. 94. v. 4.

# CHAPISTRE V.

## *Ag er Péhet Originéle.*

ER Péhet Originéle e-zou ur péhet é péhani é-homp conceüet, hac à behani hunn hettan Tad Adam enn-desś hunn rantet cahluſs. Adam hac Eve e ouai bèt formet ér ſtat à graice hac à innoçance revé enn inean, ha revé er horf, hemp hout chujet na de glinhuet, na de boënn er hèt, na memb d'er marhuë. Oll é vezemp bèt croüéett ér ſtatt heuruſs-cé, pé n'enn deveżé quet Adam diahoeiſſet de Zoüé : mæſs er goal ſperet, déja couëhet ag enn Nean dré unn ivi maliciuſs é ùélet enn heuruſtet, é péhani é hoüai Adam hac Eve, e ſolitas Eve de guemér ag er frehenn enn doai Doué dihüennett doh-t'ai. Hi e ſeente doh-t'ou, hi e guemér hac e-ra de zaibrein d'Adam. Quenttéh é collantt er ſtat heuruſs-cé à graice hac à innoçance : Doué ou hontraign de quittat er Baraouiſs terrien, de hum denne enn ur goignell hénac ag er béit, de ziſtrampein hou hara guet enn darr à hou deulegat, d'arrouſein enn doar guet enn hùiſs à hou horf aveit hou devout hou bouid, pat-tout

par-tout e cavantt enn treiche à hou fêhet, hac ur merche à valediction Doué couêhett ar enn doar à cause dehou. Hou speret e hum gave leine à inorance, hou halon leine à fal inclination eit er pehet, hou horf chujet d'er miserieu ag er vuhé, d'er hclinhüedeu, ha d'er marhué, &c.

Adam hac Eve n'enn dint quet bet hou hunan cablufs à hou diaboéiſſance; *Oll enn dutt enn-defs pehet* é Adam, émé S. Paul (z), hac er pehet-cé e hannhuer er pehet Originéle, à behani é-homp oll cablufs ha lodec, nameit er Hüeriefs gloriufs Vari, rac goarantett é bet à nehou dré ur graice particuliere.

Chetui penaufs *e-ma deitt ér pehet ér bett, ha dré er pehet er marhuë* (a): hac openn, er vocenn, er querteri, er brézell, er hafs, er malice, er procezeu, er hcliohuedeu, er goal-amzer, enn rebilleu, hac enn oll miserieu aral, de péré é-homp oll chujet durant er perhindet triste ag er vuhé-menn, &c. Seellet peguementt é puniſſe Doué er pehet ér bett-menn, ha douguet ean, ac ér bett aral é vou hoah tourmantett astoh er pehour.

z Rom. 5. v. 12. a Rom. 5. v. 12.



## CHAPISTRE VI.

### *Ag er Pehet Marvel.*

ER Pehet, ha dress pep tra er Pehet Marvel, e-zou er brassan drouc ha malheur e eellehai arriüe guenemp. Leinet, ha hanaüet ean.

1°. Er Pehet Marvel e-zou ennemiss d'enn Eutru Doué, rac ean enn distrugehai, pé vehai capabl. *Er pehour*, enn é folleah, *e lare ér fond ag é galon, N'enn-dess quet à Zoué* (*b*) *:* rac ean e carrehai dré é chonge ne vehai quet unn Doué e ouaire hac *é ùéle er pehet*, unn Doué juste eit condannein er pehet, unn Doué ol-puissantt eit punissein er pehet. Péh cruel hac horrible malice, émé S. Bernard (*c*), rac unn Doué hemp güéllet enn drouc, pé er güéle, hemp eellet her hondannein, ha hemp nerh na puissance eit her punissein, ne vehai quet mui unn Doué. Er pehet e hum guemér ennta doh Doué, hac enn dismantt à guementt ma eell.

Doué éhué e seelle er Pehet Marvel é vrassan ennemiss, hac enn oll drou-

*b* Ps. 13. v. 1. *c* Serm. de Resurr.

gueu ha miserieu enn-déss degasset ar enn doar, hac e zegasse hoah muy-oh-muy bamdé, e-zou eit punissein er péhet: ha deusto ma assurt demp ne sal quet dehou coll er pehour, neoah ean er punisse guet é péhet, hac er holl, à pè ne perze-quet her hùitat, na gobér ur gùir penigenn à nehou.

Ean enn doai degasset enn deluge eit béein oll er bett à cause d'er pebet: Ean enn doai taullet enn tan ag enn Nean ar er hærieu à Sodome hac à Gommorrh hac ar er banton tro ha tro à cause d'enn infamité einep d'er puretet: ean e zigargue hoah bamdé enn taule ag é vengeance ar billeih à peherion: rac ne bum laquantt quet é poënn à zistannein é golere dré enn darr à contrition.

Ha desir e houess-hui de hum laquat énn abri doh é Justice? Ne lausquet quet er péhet de ounit arnah, na hou calon de calletat. Quitteit-ean, resistet doh-tou, gtoeit penigenn, castiet hou corf, ne tet quet rai à æsemant dehou, guet eune n'ou touguehai d'offansein Doué, ha de goll hou ç'inean.

2°. Er Pebet Marvel e-zou ennemis de Vab Deine: rac ean e-ra demp coll graice Doué, coll caranté Jesus-Chrouist, hac er merite à bunn oll œvreu matt.

Rac *enn deine juste* ha santèle, émé er Scriture, *mar da ha quittat é vuhé vat, ha gobér ur péhet... enn oll mat, enn doai groeit à quentt, e vou ancoéheitt eit-t'ou* (*c*). Er péhet e ſteige ar é lerh er vocenn, er querteri, er brézél, pep ſorte malédiction, er marhuë, hac e zougue d'enn ihuern. *Enn-nemp eunta e commett er péhet, e zou ennemiſs d'é inean*, émé Tobie (*d*).

3°. Openn ma lamm er Péhet Marvel hi oll vat, ha mérite guet enn inean, ean e-ra hoah er marhue dehi, é lemell guet-hi er vuhé ſpirituéle, hac enn ur obér dehi meritein er marhue éternéle: rac cé é-ma hannhùet er Pehet Marvel. Doué zou buhé enn inean, èl enn inean e zou buhé er horf, mar da enn inean ha quittat ur horf, ean e chomm yeinn ha hemp buhé: à pé za Doué éhué de quittat unn inean, hi é chomm hemp buhé ſpirituéle; ha quemeot-cé e arriüe dré ur pehet marvel, rac Doué hac er pehet-cé ne eellantt quet chomm enn unn inean. *Hou pehedeu*, émé er Prophete Iſai (*e*), *enn deſs groeit unn diſporti itré Doué ha hui... Haval vehai, doh hou cuélet, é-hoh bihüe, mæſs é guirionné marhuë-oh* (*f*).

*c* Ezech. 18. v. 24... *d* Tob. 12. v. 10... *e* Iſai 59. v. 2... *f* Apoc. 3. v. 1.

O Grechenion, e lare S. Augustin, ha hui e-houefs hoah nitraïcq à truhé dohoh hui-memb? Hui e ouille d'ur horf à p'enn defs é inéan her huitteitt, ha ne ouillet quet à p'enn defs er pehet marvel groeit de Zoué quittat hou ç'inean! Hou tareu ne ressussiteint quet er horf-cé, mæfs er-ré e fcuillehet ar hou pehedeu, eit hou effacein, e ressussitou graice Doué énn hou ç'inean. Penaufs ennta pehein, ha non pafs ouillein?

4° Er Pehet Marvel e zou ennemifs brassan Jesus-Chrouist, rac ean enn-defs ean laqueitt d'er marhue. Jesufs-Chrouist enn-defs souffret aveit-omp hac énn unn léh, eit hunn tennein à boënnieu enn ihuern, ha meritein demp er vuhé éternel; ean enn-defs hunn prenet dré er brifs ag é Oait précius; ean ezeli ennta bout er Roué à hunn halon, ha bihuein perpet énn-amp. Hervé conzeu S. Paul: *N'enn dé quet mé e vihuë, mæfs Jesus Chrouist e vihuë énn-an* (g); ha dré er pehet marvel, *hui er crucifie à néhuë er fond à hou çalon* (h). Ann Nean bac enn doar e ouai bet spontet, hac e zifcoai hou glahar à pé varhuafs

g Galat. 2. v. 20... h Hebd. 6. v. 6.

ar er Halvaire ; ha hui, péhour, hou calon e chervige boah de Calvaire, ha ne ret cafs !

5°. Er Pehet Marvel e zifplige quementt de Zoué, hac e ra dehou unn offanse quer maliciufs, ma vehai impoffibl d'enn oll Ælett, ha d'enn oll dutt drftannein é golere einep d'enn difterran, na gobér fatisfaction antiére d'é Juftice à unan hem-quein ; rett é cavoüett Goaitt Jefufs Doué ha deine eit arrefte vangeance unn Doué, ha reparein enn offanfe groeit dehou dré er pehet. Ha hui, d'enn nombre e-houefs commettet, ne hum preffet quet de hum laquat énn abri é-dan Croéfs Jefufs ! Ne hum fourciet quet à hum denne à nehai dré ur Benigenn vatt ! Hui e feell ur pehet èl ur bagatell ! Péh unn dalledegueah !

6°. Ni zou oll bugalé de Zoué, taccé é laramp bamdé *Hunn tatt péhani zou énn Nean* ; mæfs er Pehet Marvel e-ra demp renonciein d'enn inour à vout bugalé dehou, e-ra demp abandonnein é heritage, difprifein e Varaoüifs, ha troein Caïn d'enn oll recompanfeu gratettt d'é vugalé fidell, hac unn taulle *é fclavage er pehet* (1), é liameu Lucifer.

1 Joan. 8. v. 34.

*Hanaŭett péh quer brafs drouc è aveit-oh* henn devout péhet, *ha comprennet peguemennt é teliheoh bout anquinnett henn dout abandonnet hou Doué* (k), collet enn heuruftet à hou ç'heritage, ha meritet enn Ihuern eit partage.

7°. Er Péhet Marvel e-ra deoh coll protection carantéuffan ha tinerran enn Eutru Doué. Durantt ma houaih fidell dehou, hac enn é gratt vatt, haval ouai, n'enn doai quet deulegat affefs aveit hou feellet, na dèornn affefs aveit hou cheriffein : mæfs quenttéh èl ma houefs pehet marvelemant, ne eell quet mui hou cuélett dérac é zeulegat, ean e chairre dohoh é galon : ha rac ma houefs troeit Caïn dehou er hettan, ean e hum denne éhué; ha nezé er goal-ifpriit e gueméry muyoh-mui bili arnah, hou calon e callèta, hou fperet e-hum zalle, hou fal taicheu e gueméry nerh, hum obér e-ret doh er péhet, à la fin é ivet er velim à nehou, èl ma ivet enn deure : h'er hommettein e-ret hemp eune, coufquein e-ret énn-hou hemp lorh, hac é tifquennet tranquilemantt enn ihuernn.

k Jerem. 2. v. 19.

Quenttéh el ma houels groeit ur Pehet Marvel, hum humiliett dérac Doué, goulennett misericorde ha pardonn dré veriteu Jesus-Chrouist hunn Salvér, ha ne vanquet quet à monett, prestan ma eellehet, de govessatt guet ur güir contrition, eit ma feellou hoah Doue dohoh guet truhé, ha ma reparehet ér Sacremantt à Benigenn er peh e-houess collet dré er pehet.



## CHAPISTRE VII.

### *Er Pehet Marvel ë gondui d'ur marhuë malhurus.*

O *Marhuë! anquinusset é chongeal énn-ah eit er ré e glasque hou honsolation hac hou æsemant ér bétt-menn* (1) ! rac er Marhue e zou unn disparti ag enn inean à zoh er horf, hac el-cé unn disparti chiffus à zoh er vuhé, à zoh enn danné, er plegeadurieu, enn divertissemanteu, hac enn oll æsemanteu: er marhue e zou unn adieu triste d'unn herentt, d'unn amiett, hac oll d'er péh e-ra hunn brassan coutantemantt ar enn doar.

(1) Eccli. 43. v. 1.

Mar dè glaharuſs de unan benac coll é zanné, é inour, é famill, oll é tud hac é vro; peh ur gloèze aveitt ur pehour é verhùel, à pè ùéle é-ma contraignet de quittat tout, à pè ùéle enn dé é tinhoüellat, er marhuë é toſtat, hac é éternité é tegueor!

1°. Goud ë-ramp é ma ſur er Marhuë demp: *Unn Arrèſt douguet è éinep d'enn dutt, é varhueint ur ùéh* (*m*). O menn Doué! me gred à pè ſcrihuan er honzeu-menn, ſcrihuan enn Arrèſt enn-deſs hou Juſtice prononcet einep-teign. Hui à p'el leinnet, laret é leinnet enn arrèſt enn-deſs Juſtice Doué prononcet éinep deoh: laramp-oll, Receu ë-ramp enn' Arrèſt-zé, ô menn Doué, guet enn oll reſpect hac aboéiſſance é zeliamp deoh èl d'unn Hrouéour ha d'unn Doué, hui ë-houels reit-tèmp er vuhé, hui é lammou guenèmp à pè garrehet, groeit à hanamp hou volanté.

2°. Sur-omp ag er marhuë, mæſs ne eellamp quet goud pégourſe, nac é péh ſtat é vehemp à pe ariüou. Rac hunn Salvér ë lare-demp ne eellamp quet goud hac ean vou de char-noſs, pé de creiſs-noſs, pé de can-er-hocq: er péh ë

(*m*) Heb. 9. v. 27.

ouzamp ſur è, enn unn ſonprènou à pé perderehemp bihannan; rac-cè ean unn avertiſſe *de hum zerhell perpett prêſt*, *rac ean ë zeïe énn ære é pehani ne chongeamp quet* (n)... *Eveheitt ennta, rac ne ouzah quet nac enn dé nac enn ære* (o)... *Me zeïe avel ul laire ë zehai durantt enn noſs aveit toullein hou ti*, ë larre ean boah (*p*).. Laret-teign, pè ouyeheoh é teliehai unan-benac donnet aveit hou lairreah, ne zihoallebeoh-hui doh-t'ou? O menn Doué, hui ë-hum comparage memb doh ul laire eit hunn avertiſſein d'enn boutt quementt à ſourci à hunn inean, el-unn-nèſs à hunn danné. Enn ære deüehan ë-zou cuhet doh enn oll, émé S. Hilaire, eit ma hum zalhou pep-unan perpet prèſt.

3°. Er marhuë n'enn dè quett pèl dohomp: rac petra è er vuhé, émé S. Jacques (*q*)? Moguet ë ya enn ur momantt guet enn ahüel. Hac é vibüeoh-hui triüégentt, puar üégentt vlai, petta é quementt-cé comparaget doh enn éternité? Meſs bihannet è enn nombre ag er-ré ë-ya d'enn oaid-cé? Bamdé é üelet à pep ſorte hac à pep oaid é verhüel

---

*n* Luc 12. v. 40... *o* Math. 24. v. 43... *p* Apoc. 17. v. 15... *q* Jac. 4. v. 15.

trn à tro deoh : *Buhé Mab deine ë-zou berr*, émé enn deine santel Job. A hannah é conze, chonget erhat hidihuë é boh hoah, arhoüah ne vehet quet.

4°. Oll é varhuéhemp *ur ùéh* : guirioné hirrisfuss ha terribl ! *Merhuel ur ùéh* ! ag *er ùéh* cé é commançou eit-omp unn éternité *pé* à joyeu, *pé* à dourmanteu ! Guet peguement à sourci é telìehempni ennta hum preparein eit *merhuel* er statt vat *ur ùéh* !

5°. Nezé pep unan *ë yeïe enn ti ag é éternité*, (r) de laret ë, enn demeurance ag enn éternité pè heureufs pé malhuruss. Ha drè peh dorr ? Antrein ë-reïe pè drè ur marhue mat, pè drè ur goal varhuë. Ur marhuë mat ë-zou hannbuet, ér Scriture, ur marhuë precïuss, marhuë er-ré juste, santell, fidel de Zoué : ur marhuë mat el-cé ë achiuë bunn poënieu, unn laqua énn abri doh oll tantationeu er goal speret, ë-ra demp er victoër ar enn oll fallanté ag er bètt, hac ar hunn oll fal inclinationeu : er marhuë mat-cè ë guemerer-ré juste ha santel ë graice ha carantè Doué, pé merhuel ë-rantt dré enn neth ag er garanté-zé, avel er

r Eccl. 12. v. 5.

7°. Unn Avariciuss ë za devout traitour eit henn doutt danné. Ean e traiffehai ë tatt, é vam, é verdér, é amiet braffan. Eit argantt ean e üerhebai tout, memp é inean. Rac-cé e lare er Scriture, *Nitra abominaploh eit enn Avare* (c). Enn Avarice enn doai groeit de Judafs güerhein ha trahiffein Jefufs-Chrouift. *Nac Avariciufs er-bèt ne yele de Ranteleah Jefufs-Chrouift*, émé S. Paul (d).

Hum coutantet *ennta à hou pihuance ha gufquemantt; (e) rac er-ré e fal dehai donnet de voutt pinhuic, é couéh énn tantation, hac é laceu enn diaule, hac énn dannation... Seellett ha dihoallet doh enn Avarice (f)*; rac n'enn de quet é creifs enn abondance é-ma er fanteleah ag er vuhé, énn Néan é teli bout hou oll trefor: daftumet œvreu mat eit arriüe inou.

c Eccl. 10. v. 9... d Eph. 5. v. 5.
e Tim. 6. v. 8... v. 9... f Luc 12. v. 15.

# CHAPISTRE XV.

## *Ag er Paillardiah.*

ER Paillardiah e-zou ur garanté doh er plegeadurieu difoneft. Bubé ur Crechenn e zeli bout pure ha fantéle:

hac enn Apostol S. Paul ne sal quet dehou ma vou conzet ag er pehet insame zé é mesque er Crechenion ; rac cé ne larein quet pèt sorte pehet à Paillardiah zou, nac er circonstanceu à nehai. Me larou hemp quein lod ag er peh e eell couci enn inean.

1°. Hum couci e-rerr dré chongeu lousa é tri faiçon. 1°. Dré ur chonge lous, à pe n'err pèller quet quentteh el ma eeller, hac é vebai guir lareet ne queméret quet plegeadur énn-hou. 2°. Dré ur chonge lous, é pehani enn-hum arrestet guet plegeadur, hac é vebai gùir laret ne gar-renh quet gobér er péh zou énn ou chonge. 3°. A pé houess er volanté, *pé* enn desir d'obér er péh zou énn hou chonge.

Hilleih e hum trompe brass, rac ne chongeantt jamæss pehein, ma n'ou dess groeit enn action : rac cé ne goveffantt jamæss na hou chongeu, na hou dirangemanteu, plegeadurieu à chonge, desirieu à galon, &c. *Neoah é-ma ag er galon é ta er sal chongeu, er meultre, er paillardiah, el laironci hac er forte treuzé e couci enn inean* (*g*) : *hac enn hani enn-dess seellet ur Vouess guet sal desir, enn-dess déja groeit er pehet énn é galon* (*h*).

*g* Matth. 15. v. 19... *h* Matth. 5. v. 28.

Hilleih e um trompe hoah énn ur mode aral : rac ma chongeanrt é-ma pehet oll enn dirangemaoteu e sanrantt, hac oll er chongeu e za éon ou speret. Quemeort-cé n'enn d'é quet pehet, ma ne houess reir dré hou saute sal occasion dehai, mar groantt poënn deoh quentteh el ma ou saoter, ha mar hou seller dohoh promptan ma eellet, Er péh e souffret à grenn enn drespet deoh, ne vou quet pehet aveit-oh.

2°. Hum couci e ret é laret conzeu loufs ha disonest, dré conzeu à ziüe antantt, conzeu alleüret, mæss ampoësonnett, conzeu double, &c. rac er sorte conzeu-zé e corrompl er ré ral, hac er bourdeu-zé ne zaott lieffan meit ag ur galon corromplet ha caugrennet. *Ag er péh m'an de carguet er galon, é conze er becq*, émé hunn Salvér (*i*).

Braffoh ë hoah er pehet m'ar e-houësa intt larett exprèss eit alume é calonneu er-ré-ral enn tan infame à lùbricité, *pé* guet enn iotantion de ounit ha de solitein unan henac d'er pehet. Ha quemenr-cé e zeli hout expliquet é Covesioo. Mar e-houëss commettet er pehet louss cé guet unan benac, ret é expliqueio erhat hac

*i* Math. 12. v. 34.

ean e ouai youanc, pé dimeét, pé cardenh, &c. pé ingaget énn ur stat santel benac, &c.

3°. Hum couci e-ret hoah dré er squenndeu naturell. Dré enn deulegat, à pé hum arrestet de seellet, *pé* de leine treu einep d'er puretett. Dré enn discoharn, à pé cheleüer expresf, *pé* guet plegeadur conzeu lousf, bourdeu infame, sonnenneu sot, *pé* treu aral einep d'enn honnestisf. Dré er oušt, é taibrein, pé é iver, &c. Er péh e eell doug d'enn dirangemantt lousf ha d'er pehet infame-zé. Dré enn deornn, bouffonnereah, tastonereah, *pé* e ret hou ç'unan, *pé* e souffret. Dré er gesteu dijauge, dré enn habillemanteu diffournisf, &c. Dré er fri, é fantein, er péh n'enn de quet permettet.

Er Prieâeu, péré, é figur à p'enn d'intt diméet, e chonge é-ma tout permettet, hac el-cé e hum gomporte guhavé énn ur faiçon infammoh éit el lonnet brutal, e hum trompe à vrasf, hac e hum zanne enn eil hac éguilé.

Doué enn-desf à oll viscoah digarguet é vrassan colere ar er pehet infame-zé. Enn deluge enn doai beed oll er bétt, *rac m'ann doai hum corromplet* (*k*).

k Gen. 6. v. 12.

Unn

Unn tan à chouffre couehet ar er hærieu à Sodome bac à Gomorrhe, hac ar er hanton tro ha tro, à cause d'er pehet-cé. (*l*) Hemor hac oll er Bobl ag é kær lacait d'er marhuë, rac é Vab Sichem enn doai disinouret Dina. Puar-mill-ar-nuguentt ag er Bobl à Israël massacret, rac ma ou doai débaucher er Merhet Moabitt (*m*). David, Salomon punisset à cause d'er memb pebet. Her hac Onan couéhet énn ihuern, rac ma hum coucientt (*n*). Reih ha splann é eonta é-ma abominable er pehet-cé dérac Doué, hac ér bétt aral *ur ovèle à tan hac à chouffre berhùet ë vou portage er-ré Paillard* (*o*)

Cheleüt hui oll, péré e-zou corrompler bèt er méle ag eno esquernn, hui péré e-hum blége ér honzeu sot, ér bourdeu infame, ér boufonnereah, hui péré e roule hemp cesse dré hou speret er chongeu louflan, e alume énn hou calon enn desirieu infamman, hac e bum couci dré enn actioneu *pé* dirangemanteu mehuflan; cheleüet er peh e lare S. Paul (*p*) : *Ne hum trompet quet*, em'ean, *nac er-ré Paillard*, oac er-ré *ë hum couci intt memp, nac er-ré ë couci er sorte guettai.... ne yeintt jamæss de Ranteleah Doué*, &c.

*l* Gen. 34.... *m* Num. 25.... *n* Gen. 38.... *o* Apoc. 21, v, 8.... *p* 1, Cor. 6, v. 9.

REMÆD. 1°. Peelleit doh er hompaignoneaheu dangerufs, doh er bouffonnereaheu, er hcrolleu, &c. ha doh pep sorte fal occasion. Ne leinnet jamæs fal Livreu, maifs leinnet Livreu mat capable de touchein hou calon, ha de reign sclerdér d'ou speret.

2°. Pedet liefs, ha chonget ér Baraouifs hac énn Ihuero. Eit ur blegeadur ag ur momantt, uno éternité à tourmantt.

3°. El enn deine santéle Job, groeit unn accord guet hou teulegat, eit ne rebet jamæs ar hanni fal seel er bèt guet eune à oal chonge. N'ancoëhet quet éhué é vehai guel deoh lacat hou tourn énn tan, eit el lacat d'obér fal action er bèt : rac énn tan ne gollehet meit hou touro, hac énn ur fal hui action e goll hou ç'inean.

4°. Dihoallet doh enn arouaregueah ha fénéantifs, mæs castiet hou corf el unn ennemifs dangerufs : geinet-ean dré el labour, er yuoeu, er penigenneu. Ur féneantt e-zou liefs mat impudicq.

5°. Saüet liefs hou speret ha hou calon trema Doué : dréfs pep tra à pe a deoh ur goal-chooge pé unn tantation beoac : hum. recommandet d'er Uériefs santéle, ha d'ou Æle-Gardien.

6°. Ne laqueitt jamæs rai hou chonge guet hanni, é figur taillein el lifs. Ne

lausqoet qoet jamæss hou calon de vout gounier guet haoni, na hou speret de vout amoédett guet enn amour *pé* ur garanté dall.

7°. Pedet, hom humiliet, ha chonget hemp graice Dooé n'enn doh capable de nitra eit hoo salvedigueah. Salmui ma hum sañehet, donnoh é couéhehet. Liéss mat é couéhet é pep sorte infamité méhuss, eit puniſſein enn orgueill ha vanité.

Hum oarnet ennta doh er pehet infameté, ha mar e-houess bèt er malheur de vout couéhet enn hou, coveſſeitt preſtan ma eellehet guet humilité hac hardehtet. Dihoallet dress pep tra doh er méh ha couartiss rai-vrass é coveſſat er pehet méhuss cé. Hilleih e chomm é liameu Lucifer, e cresque enn nombre à hou sacrilegeu, hac e hum zanne, rac er méh e vire doh-t'ai à coveſſat hou féhedeu. Pédet, ha douget.

# CHAPISTRE XVI.

## *Ag enn Ivi.*

ENn Ivi e-zoa unn anquin, ur chagraign un-néss e üélet bonheur er réral, e seellamp ell unn drouc aveit-omp.

1°. Bout affliget rac unan benac enndess bèt ur garg e-ra dehou autorité ar

namp, ha ma hésf léh brasf de zougein é reïe poënn demp ha d'er-re-ral hemp raison er bèt : n'enn dè quet ivi, mæsf dnugeance.

2°. Bout affliget é ùélet er-ré-ral mat ; non pasf rac m'ann dintt matt, mæsf rac ma carrehemp boutt quer mar el-d'ai : n'enn dè quer ivi, mæsf unn desir mat de voutt gùel.

3°. Bour affliger é ùélett danné, commodité, nerh, yehet d'er-ré-ral, rac ma hum chervigeant à nehai eit offansein Doué : n'enn dè quet ivi, mæsf drespet doh enn drouc.

4°. Hum rejouissein ag er hclinhuet arriùerr guer unn ivraigne, guet unn insame paillard, &c. rac ma hesf léh d'esperein é changeou guet é clinhuet : n'enn dè quer ivi, mæsf desirein ur guir vart d'enn Neffan. Dougett neoah n'ou rouguehai er fal inclinarion à hou calon d'enn dout casf doh er pehour, ha non pasf doh er pehet. Carer perper er pehour, casseit é fal teicheu ha pehet.

5°. Hum rejouissein mann dè puniffet er-ré-ral, eit ne geinneintt quet mui er-ré-ral, n'enn dè quet ivi.

Mæsf enn anquin unn nésf é ùélet bonheur hunn Neffan, rac ma tougeamp ne zouguehai ar-namp, hac ar enn innur

e sal demp huon boutt drest-t'ou : hum chagrinein rac ma carrehemp ma vehaï lamet er-mat guet e-t-ou eit h'er reign demp, &c. e zou ivi. Mæss martezé hui enn haooaou güel doh er branqueu. 1°. Er hass. 2°. Er rapportereah. 3°. Er goal-conzereah. 4°. Er joy é ùelet drouc enn Nessao, *pé* er boëno é ùelet é vat.

1°. Enn Iviuss ne cret quet é ell boutt heuruss, durantt ma ùelou ur vat beoac e arriüe guet er-ré, doh péré eon-enn dess ivi : rac-cé ean e rechigne doh-t'ai ; hac e zezire drouc dehai, &c. Quemeot-cé zou einep d'er péh e ordreinoe demp Jesuss-Chrouist (*q*). *Chetui*, em'eao, *er péh e ordreinnan deoh ; Hum garet enn eile hac éguilé, rac enn hani ne gare quet é Nessan, e chomm ér stat à varhue... Hac enn-hani enn-dess cass doh-t'ou, e zou multrer.*

2°. Enn Iviuss oe eell quet souffrein ma vou istimet eoo hani, doh pehani eon-enn-dess ivi : rac-cé eao e assaye henn düeio ha turul é velime ar nehou guhavé tabasquic hac é secret, guhavé à vouëh inhuel ; ne glasque meit henn decriein hac er brouilleio guet é oll amiet dré é sal rapportereabeu gueu *pé* güir ;

(*q*) 1. Joann. 3. v. 14.

hac e cresque perpet énn é veecq. *Dihoallet à vout quemèret eit ur raportour, ha ne veheoh attrapet dré hou teat, ha ne vehai quement-cé ur méh aveitoh (r).* Rac el mann defs méh ul lâir, ha léh d'enn doutt quæ hac é laironci: el-cé unn deine à zihue teatt e gouêh ér fallan disinour, hac er raportour e denne ar nehou er hafs, er malice, hac enn decriance (s).

*Er goal conzerion é secret, enn teadeu à zeu luemm e vou milliguett, rac ma laquantt diffansion é mesque er-ré e vihuai é peah hac amitié (t).*

3°. Enn Iviufs ë hum chervige hoah ag er goal conzereah éinep d'er-ré, doh péré enn-enn-dèfs ivi. *Leinnet er Chapistre XXX.*

4°. Enn Iviufs ë hum rejouiffe mar guéll drouc ë arriüe guet enn Neslan, hac ean ë hum fache ag er mat ë arriüe guet-tou, &c. *Dré ivi enn diaule é-ma deit er marhuë ér bêtt (u).*

Hanaüet, mar gueller, péh quenn horrible è er pehet-menn. Er-ré Iviufs ë zou bugalé de Lucifer, intt er hemér éit sqüir, hac ë zalh doh-tou. Dré enn

r Eccl. 5. v. 16... s v. 17... t *ibid.* 28. v. 15. u Sag. 2. v. 24.

Ivi enn-enn doai Lucifer trompet Adam hac Eve ér Baraouifs terrestre, hac e zou bèt cause d'unn deluge à zrougeu de gnouéh ar-namp. Dré enn Ivi enn-enn doai er malhurufs Caïn lahet é vrerr Abel : enn-enn doai Efaü quemeret ur hafs ha malice quer brafs doh Jacob é vrerr: enn-enn doai bed Joseph h'er güerhet : enn-enn doai Saül clafquet liéfs lemell er vuhé guett David : enn-enn dnai er Juivet laquait Jefus-Chrouift itré deornn Pilate aveit h'er crucifiein.

Allafs nenah, communet é er pehet-cé é-mefque enn dutt ! Quentéh el ma üeller enn-enn-defs unan unn avantage benac, nerh, vaillantifs, æfemant, commodité, danné, iftime, innur er bèt : *pé* parfitinn, ifprit, abilitet, dévotion, &c. quentéh é tauler ar nehou er velime ag enn Ivi. Itré er-ré e-zou ag ur memp ftat, mècher ha vacation é ma braffan enn Ivi. El labourifion, enn artifantetr, er vechirerion, er varhadifion enn-defs er maliciuffan Ivi enn eile doh éguilé: hac er-ré mat à hendaral, e-zou liéfs teichett d'er pehet-cé.

Mæfs enn Ivi criminellan é enn hani e-houefs doh fanteleah er-ré-ral, rac ma houéfs poënn é üélet er-ré ral é vout mat, fantel ha fidel de Zoué, avel Lucifer

enn doai poënn éhué é ùélet Adam hac Eve é graice Doué. Ne houéss-hui groeit éhué hou possible eit débauchein er-té gùellan ? Ne houéss-hui attahigoet ha groeitt goah ag er-ré e vihuai erhat ? Ne houéss-hui gouniet dré hou fal conzeu, ha douguet arré d'er pehet er-ré e fallè dehai hihuein santelemant goudé hou Retraite ? Ne houéss-hui hum rejouisset ha cavet unn taul cair hou zennein arré d'er pehet ? Ha cavet ur bourd hrass à p'ou gùelleoh arré goudé hou Hovesioneu e retouroe d'ou fehedeu ? N'enn doh hui hèt cause dehai ? &c. Er pehet-cè zou eioep d'er speret santel, diæze devout pardonoet. *Er-ré Iviuss*, émé S. Chrisostome (x), *e zou haval doh enn diaulett, pé goah aveit-t'ai ; rac er-ré-zé ne glasquantt quett gobér poënn na drouc enn eile d'éguilé.*

x Homil. 44. ad Pop.

## CHAPISTRE XVII.

### *Ag er Gourmandiss.*

ER Gourmandiss e zou ur garanté rai-vrass doh er blegeadur ag enn daibrein hac enn ivet. Er chouche-zé

enn-defs deu vranc. 1°. Daibrein mui eit n'enn dè requifs aveit hum vaguein, à caufe d'er blegeadur ha d'er oufte-vad e gavér er pêh e zaibrer. 2°. Enn Ivraignereah. Cavein mat er bouid, n'enn de quet unn drouc : mæfs daibrein rai e zou dihuennet. Quement-cé e zoug d'er pehet, 1°. A pé orter er bouid guet birrèah hac unn dibatiantèt quer brafs, ma taibrer quentt amzér er prêt hemp neceffité, drefs pep-tra enn dyeu yune. 2°. A pé vai ataüe enn tam ér becq. 3°. A pé glafquer er bouid güellan eit cavouet muyoh à blegeadur. A pé ne hum goutaoter quet ag er bouid e-ra Doué demp, ha ma verr nannec d'er friantage ha d'er bouid mat : el er bobl à Ifraël à pé ouai enn deferh ; eao e hum glemmafs ag en büiaoce e rai Doué dehou, ean e oulennafs unn aral. Doué e ras hou goulenn d'enn dutt-cé, mæfs quenttéh el ma hoènt commaocet de zaibrein, é golere e couehafs ar nehai, hac e laquafs hilleih à nehai d'er marhuë. El-dai é ret, à pé glafquet à breffe er predeu mat, er festeu, à pé ret unn difpign ne jauge quet doh hou ftat. 4°. A pé ret dré cuéh friantage eit coutantein hou coufte, hoah goah mar lairet hou tutt éit quement-cé. 5°. Er Gourmandifs

e-ra demp daibrein mui eit n'enn dè requiss eit maguein hunn horf ha repa- rein hunn nerh. Ne zeliamm quet ennta quemér meit er péh zou necesser eit hum vaguein na hunn derhel ér stat de chervige Doué ha d'obér hunn labour. *Malheur* ennta, émé hunn Salvér (y), *d'er-ré n'ou déss quein chonge meit à garguein hou horf, rac intt ou d'ou nanne goudé.* 6°. A pé verr affamet ha nannec é taibrein guet enn desir disordre de gavouet plegeadur ér péh é zaibret, ha ne vai quæ meitt d'er péh e chomm arlerh : à pé zaibrer, eit coutantein er oust bet-ha bout goah ; *pé* à pé zaibret er péh e ouyér e reie næls d'er yehet. *Enn deine juste e zaibre eit sustantein é vuhé : mæss cove er ré fal ne vai jamæss goallret*, émé er Scriture santel (z).

Er Gourmandiss e use er horf, e ouanna er yehet, e bonnira enn ispric hac er penn, hac e laqua quasi d'amoëdein : hac openn e ziouste ag enn treu spirituële, e yeinne enn devotion, hac e-ra ma lausquer liéss mat enn devérieu à Grechenneah guet er chonge ag er bouid.

Chonget erhat enn-enn-déss hunn Salvér Jesus-Chrouist andurer enn nanne

y Luc 6. v. 25.   z Prov. 13. v. 25.

hac er feher : enn-enn-défs souffret enn toutmanteu braffan aveit-omp : ha hui e zefquou éhué hum règlein erhat enn daibrein hac ivet, geinnein ha caftiein bou corf. Chonget er-hat ér viftre ha guin-aigre diftrampet e ouai bèt reitt de Jesufs-Chrouift eit difpelhein é fehet, ha hui e zefquou hum coutantein ha cavouer mar affefs er bouitt e-ra Doué deoh, hac e ouyou gùel hum ouarn doh er Gourmandifs hac Ivraignereah.

## CHAPISTRE XVIII.

### *Ag enn Ivraignereah.*

ENn Ivraignereah e-zou iveet bed-ha coll er ræfon. Forh liéfs e larer n'enn défs à pehett brafs meit à pé goller er raifon, pé ma tauller à ziar er galon : mæfs forh liéfs éhué enn-hum tromper é laret el-cé : rac eellein e-rerr pehein brafs hemp coll er raifon, hac eellein e-rerr turul à ziar er galon hemp pehein. Eit pehein affefs e iver mui eitt n'enn dé necefferr, ha *malheur d'er-ré e zou crihué à bènn eit ivet, ha vaillant eit ivraignein* (*a*).

*a* Isai 5. v. 22.

1°. Unn Ivraigne e goll é inean, hac um laqua énn dangér d'ohér er pehedeu brassan. Enn Ivage é-ma enn touyereah, er holerieu, er soëtereah, er scandal, er gloër, er begadeu lous, er houffonnereaheu iosame, enn desirieu criminel, er paillardiah abominable, &c. *Ne quemeret quet rai à ivage, é pehani é-ma er paillardiah* (b).

2°. Uoo Ivraigne e golle é zaoné, e rivine é rigueah, e ra ponnerran croëss é tutt, hac e lausque é vugalé hemp ansaignemaor, hemp soulagemant, de zùein, de verhùel guer enn nanne hac er misere. *Ur mechirour Ivraigne ne vou jamæss pinhuic* (c).

3°. Unn Ivraigne e goll é inour, hac eon istime e eellehai hout groeit à nehou. Deine ne hum fie énn-hou mui. É zelé e chom hemp hout payet : ha hoah sorh liess ean e hum laqua de lairreah ha de friponnein eit cavouet d'ivet. Unao el-cé e zou méh ha disinour er Religion.

4°. Uon Ivraigne e goll à nebedegueu é speret, e ponnerra é heoo, e torre é gorf, e use é yehet, e chairre clinhuèdeu brass, hac e haste er marhuë dré é gorvadeu. *Ne hum garguet quet à ivage...*

b Eph. 5. v. 18... c Eccli. 19. v. 1.

guet

*guet eune a vout sonprenet dré er marhuë* (*d*).

5°. Unn Ivraigne e tenne ar nehou hac ar é tutt er maleurieu brassan eit er vuhé menn hac eit er vuhé aral. *Guet pihuë e arriüou malheur?* émé er Scriture (*e*) : *Guet tatt pihuë e arriüou malheur? Guett pihuë e arriüou enn tabutt? Pihuë e couéhou ér fozieu* dangeruss? *Pihuë e vou blesset* ha mahaignet hemp ræson? *Guet pihue e arriüou ma tihouelleie hou deulegat* ha ma colleintt er güelet? *Nameit guet er-ré e gare enn ivage, hac ë hum blége é oulie er üirenn?... Er-ré Ivraigne ne yeintt jamæss de Ranteleah enn Eutru Doué*, émé S. Paul (*f*).

Openn er pehet e zou, à pé iver raî ma vé troublet er speret, pé er raisoo : er pehet-cé e zoug de hillech aral, 1°. A pé rerr næss brass d'er yehet. 2°. A pé vanquer dré eno ivage d'unn devèr benac, el de güeet eon Overenn unn dé à obligation, à obér ur yune commandet, &c. 3°. A pé zispigner er péh zou necessér eit enn tigueah. 4°. A pé hum laquer ér mæze à stat de payein enn delé. 5°. A pé vanquet à secour er Peure enn

d Luc 21, v. 34. e Prov. 23. v. 29. f 1. Cor. 6, v. 10.

é vraffan necessité. 6°. A pé terr sal squir *pé* goal exampl d'er ré-ral. 7°. A pé santer e vou cause enn ivage de touyet, de golerein, de cooze *pé* d'obér unn infame sotisé benac.

Unao itré deu ùin e zou liefs hardéhoh d'enn drouc. Openn meahuein, pehet e hoah solitein, pé reio d'er ré-ral de veahuein. El-cé 1°. Meahuein unan-benac exprèss. 2°. Manquein à viret doh er-ré-ral à veahuein, à pé ver obliget de quemeot-cé, *pé* ma eeller æzemat h'er gobér. 3°. Enn tavarnision e-ra d'er-ré enn-dess déja affess, *pé* e ouaite e veahueintt guet er péh e oulennantt : *pé* e ra d'ivett durant enn Office d'er-ré ag er hanton, *pé* deit à ziabell exprès eit corvadein ; ha hoah davantage mar goarnant deu *pé* tri dé ivraignett énn hou zi ; mar rant ivage aveit dillat, *pé* treu aral lairet, mar rant tetitance de sal cutt, ha de sal actioneu énn hou zi ; mar soutirant er-ré youanc énn hou zi eit hum zitangeio, &c. Mar dè ou zi ur scole à fallanté, &c.

Hilleih e péh hoah é obér corvéeu, chairréeu, *pé* leigneu brass, &c. hac é sigur gobér ioour d'ou zutt ou solite d'ivet, hac e-ra dehai de veahuein. Hac el-cé er houviour hac et houviet e hum

zanne. Quer goah é hoah enn æredeu brass, é peré e tolper unn nombre brass à dutt, non pass eit pédein enn Eurrù Doué de reign é venediction d'er Priedeu peré e hum assamble, mæs eit gobér chervat, croll hac ivraignein. N'enn dess quet enn dutt-cé offanset hoah assess enn Eutru Doué à oudé ma hou dess raison : intt e couvi hoah er péh ou dess à amiett hac à querentt pèl ha soste de zonnett d'enn offansein guet-t'ai énn dezé, é péhani enn ou-dess receüet ur Sacremant e zeli santifiein hou alliance, ha reign dehai er graiceu à peré enn-ou dess quemerett à zobér énn ur stat quer calet ha quenn dangeruss. Enn-dé zé vou é offanseintt muihan enn Eutru Doué dré d'ai, ha dré er ré-ral... Ne eelleherr laret ag er sorte tutt-cé er péh e lare er Scriture ag er Bobl à Israël deitt de vout idolatre? *Intt e azéass aveit daibrein hac ivet, ha nezé e saüass aveit croll* tro ha tro d'unn idole (*g*). Lod e-rass hoah goüah: ha quement-cé oll e ouai bèt cause, *Ma varhuass ha nehai tri-mil-arnuguëntt énn unn dé* (*h*).

Enn Ivraignereah hac enn debaucheu éhué énn Ærèdeu e tenne malediction

*g* Exod. 32. v. 6... *h* I. Cor. 10. v. 8.

Dnué ar er Priédeu ; hac liéss goudé ne rantt meitt stleigeal ur vuhé miserable, liéss énn dissamsion ar enn doar, eit commance hou Ihuern ag er bétt-menn, hac eit souffrein hoah davantage ansamble ér béit aral.

Ne yett quet ha laret : Enn Ivage ne ra quet poënn deign, me ive, ha ne gollan jamæss me santimantt. Cheleüett er péh e lare deoh er Sperett-santel : *Malheur deoh péré e sañe à vitin eit ivraignein, hac e zalh taule bèt enn nos, bèd que n'enn dè tuemmet deoh guet enn Ivage* (*i*).

Douget énn Ivraignereah, pehet insame é pep unan, mæss hoah infammoh ha dangeruſſoh ér Merhett.

(i) Isai. 5. v. 11.

## CHAPISTRE XIX.

### *Ag er Holere.*

ER Holere é-zou unn tærision divat ag er galon, e-ra demp hum revoltein guett dibatiantett einep d'er péh e zisplige-iemp.

Me lare, *unn tærision divat ag er galon*, raç ur holere douceit ha règlet

mat n'enn de quet ur pehet. Hui e fache dohoh hui memp, rac ma houess offansett Doué, ha dré ur holere santele hui e gastie hou Corf dré ur benigenn ruste ha calet; er holere-zé e zou mat ha santele. Ag er sorte colere-zé e conze er Prophete à pé lare, *Hum laqueit é colere, ha ne pehett quet* (*k*). Hoab. Hou pugalé ne perzantt quett chervige Doué de noss ha de vitin, ne tostantt quett d'er Sacremanteu, intt e ra goab ag er péh e larett dehai, ne henntantt meitt sal gompaignoneah; hui e gleüe hou tutt, hou serviterion, e touyet, e conze sot, &c. O nezé é ma deliet hou borrigein ferm, mæss hemp amportemantt na taul brutal, car requiss é perpet règlein erhat er holere, eitt ma vou revé Doué, ha non pass tevé hou fantasie hac imur.

Phinées e ouai bèt recompanset guet Doué, rac ma hum laquass énn ur holere santel einep d'ur malhuruss e gavass é péhein (*l*).

Hunn Salvér e hum laquass énn ur holere santel einep d'er ré e vanquai à respect d'énn Tample santel, hac er houcié dré hou marhadoureah, ean ou

k Ps. 4. 5. l Num. 25.

laquafs ér mæze guet ur fouett (*m*).

S. Pierre énn unn holere santell einep d'Ananiafs ha de Saphira é vouéfs, guet ur gonze e-rafs dehai merhuel touchantt ar enn tache, tac ma ou douai larett gueu (*n*).

S. Paul e-hum laquafs énn ur holere santel einep d'Elimafs er Magicien, ha guet ur guir can e rafs dehou coll et guélet, rac ma viré doh Serge-Paul à hum convertiffein (*o*).

Quement-cé e-ra deoh d'antantt n'enn dé quet perpet pehet colerein: rac hum fachein dré garanté doh er mat, eit corrigein er-ré n'er groantt quet, hac eit laquat er ré-ral d'er gobér, e zou unn dra ag e veritt boutt mêlett.

N'enn defs eanta meit *enn tærifion divat ha disordre* e zou pehet: ha malhurussemantt e arriüe lieffoh eitt ma chonger. 1°. A pé zeairerr ma vou puniffet unan benac n'enn defs quet ean meritett: el ur Priet brutal e-hum laqua é colere einep d'é Vouéfs, rac hi e rebraiche dehou é aebaucheu à fallanté. 2°. A pé zezirert ma vou puniffet unan benac mui eit n'enn defs meritet: el unan colerufs benac e zigargou oll é furie;

*m* Matth. 24... *n* Art. 5... *o* Art. 13.

é anjulieu hac é taulleu ar é serviterion *pé* é vugalé eit fauteu difter. 3°. A pé gastier unan benac, hemp henn dout autorité er bèt ar nebou, mæs eit coutantein unan dahinatt *tolete pé* malice. 4°. A pé buniffet unan benac eitt torrein hou fantasie ar nebou, quenttoh eit er puniffein ag enn offanse enn dess groeit de Zoué; el-cé ur Vam e hum laqueï énn ur golere vrasf doh hi bugalé m'ar manquantt dehi, mæs ne reïe caf eit hou güélet é vanquein de Zoué ha doh enn offansein. 5°. Er holere e zou fal à p'unn troubl, à p'unn ditange brasf à ziabarh, ha dress pep tra ma vehai eellet güélett splan quement-cé ar-namp : tac, émé S. Gregoire, er holere mar e tromble unn ramic enn ispri, mæs er holere fal enn dalle... Er malice e elle boutt goleitt, mæs er holere ne eell quett calz boutt cuhett.

Quemennt-cé e-ra deoh éhué d'antantt é-ma dicæze coletein hemp pehein. Æsfoh é, émé S. Francæse Sales, hum viret à monet é colere, eit hum viret à péhein à pé hum lausquett de colerein. *Ne veoh quet ennta prompte de golerein...* (p) *tac enn hani e hum laqueï é colere doh é vrerr*, doh é Nessan, *e vou puniffett dré er jugemantt* (q).

p Eccl. 7. v. 10... q Matth. 5. v. 22.

Dré er holere hui e goll er patiantett, hemp pehani ne eellett quet accomplissein Lezenn Doué : *Hum anduret, hac hum s. couret enn eile hac eguilé, hac el-cé hui e accomplissou Lezenn Jesus-Chrouist* (r).

Dré er holere hui e goll enn douster hac er péah, hemp péré n'ou p'oué quet enn inour à vout galhuet bugalé de Zoué: *Heurusserré e-zou damboner, rac galhuett veint bugalé de Zoué* (s).

Dré er holere hui e-ra chiff d'er Speret-Santel, ha forh-liess er hontraigne de quittatt hou calon, *rac ne chom quet enn trouble ag ur galon* (t).

Dré er holere hui e goll er raison, ne ouzah mui petra e laret, na petra e ret; hac é credeheoh n'enn dé quet er gueu dohoh, ha ne ret meit derhel doh er ùerioné, neouah dré hou colere hui e hum coutante hui-mêmp, hac e goll er péh zou à vat er péh e ret; *rac er holere ne ra quet er péh zou raisonnable derac Doué* (u).

Dre er holere hui e goll hou amiet, hac openn hui zou forh diæze d'er-ré e chom gueneoh. Rac-cé é lare er Speret Santel:

r Gal. 6. v. 2.. s Matth. 5. v. 9..
t Reg. 19. v. 11.. u Jac. 1. v. 20.

*Ne veoh quet ami d'unn deine colerufs, ne chomet quet guet ur furiufs (x)... Güel vehai bihuein é créïfs unn deferh é-mefque el lonnet goué, èit chom guet ur Vouéfs attahignufs ha colerufs (y),* rac eellein e-rerr douffat ha dunnat el lonnet brutal, mæfs ne eeller quer liefs diftannein er-hat unan amportett, ha *n'enn defs quêt à vifericorde* nac à trubé *ér holere (z).*

Ag er holere ita enn drefpet doh hou Neffan, é vraffa hou calon doh-t'nu, é chonget penaufs é eellehet hum vangein ha tallein unan dehou. Ag ér holere ità enn tabur, enn difpurt, enn anjulieu, enn touyereaheu, er blafphemeu, &c.

Ne hum excufet quet, enn ur larer, Ne touyet jamæfs énn hou colere, ne zezïret jamæfs drouc d'er-ré-ral, na ne ret jamæfs hou malhoh de hanni. N'enn de quer requifs éhué quement-cé aveit pehein, rac, émé hunn Salvér, *En-nemp e-hum laqueï é colere doh é Neffan, e vou puniffet dré er Jugemantt; enn-hani e larou dehou* RACA, de laret é, ur guir à zifprifance, *e vou condannet dré er Honfeil; hac enn-hani e larou dehou* FOL, guir anjuliüs, e *veritou enn Ihuern (a).*

x Prov. 22. v. 24.. y Prov. 21. v. 19..
z Prov. 27. v. 4.. a Math. 5. v. 22.

Pihuë goudé quemennt-cé ne zougenn er holere?

Ne laret quet hoah é-ma forh diæze, ha quasi impossible, miret à golerein, guet enn tracasse, enn ambarasse hac er sourci ag unn tiguéah: rac mar dé diæze miret à santein hou promptitude guhavé, hui e eell miret à consantein, hui e eell, guet graice Doué, h'er mouguein, quenttéh el m'ar santet. N'el lausquet quet de ouni arnah, torret hou imur é-course, goasquet ar hou promptitude ha mouguet-ean.

Remæd. 1°. Groeit ur marhat guet hou téat, eit ne larou guir, à pé hum santehet é goal imur, el S. Francæse Sales. 2°. Taïet ha hum dennet ag enn occasion, mar dè possihle deoh: *pé* souffrett guett patiantet, ha hou touster é souffrein e changeou béan enn-hani e zou é colere. 3°. Goulennett guet Doué liéss er graice de torrein hou fal imur ha de parrat doh er holere, rac *unn dra cairroh é* dérac Doué *feahein er holere*, er goal imur, *eitt gouni ur Kær* (*b*). 4°. Chonget liéss er péh e ansaigne demp hunn Salvér (*c*), *Desquet gueneign*, em'ean, *é-honn douce hac humble à galon*,

*b* Prov. 16. v. 32. *c*. Math. 11. v. 29.

ha hui e gavou er peah hac er reposs à hou ç'ineanneu. 5°. Mar e-houess er malheur de golerein, *ne fautt quet ma couſquou enn heaule ar hou colere* (d). Couſqueet guet er bolere, e zou couſqueet guet ur ſerpantt.

(d) Eph. 4. v. 26.

## CHAPISTRE XX.

### *Ag er Pareſe.*

ER Pareſe e zou unn diouſt ag enn treu ſpirituele, e-ra demp delézél hunn deverieu, pé e-ra demp hum aquittein à nehai guet lezidantet, quenttoh eit hum gontraignein é faiçon er bèt. Coueh e-ret ér pehet-cé, 1°. A pé vanque hou courage deoh é uélet er boënn e zou ret quemér avèit gouni er Baraoüiſs; avel er Bobl à Iſraël e gollai eſperance à monet ér vro ha doar heûrcus ha pinhuic enn doai Doüé grateit dehai, rac ma ou doai cleüet laret enn ou devezé bèt quentt brezél doh tutt brafs ha puiſſantt. Hilleih éhué e goll enn eſperance à hou ſalvedegueah, à pé laret dehai, *Ranteleah enn Nean e oulenn nerh ha courage* (e); ne vou meit er-ré e hum

(e) Matth. 11. v. 12.

gootraignou hac e hum boenniou, e yeïe d'inou. 2°. A pé vaoquet à resolution vat, à volanté ferme de obér er mat, à behani é-hoh capabl dré er secour à graice Doué. Hilleih e gare er mat; mæss n'ou d'ess quet er hourage de commance na dê obér quasi nitra eir inourein Doué, dré parese, dre zougeance, *pé* dré houartiss ag er bétt. Énn ære ag er marhuë, intt e hum gavou cabluss ag unn nombre brass à vanquemanteu: ha de zougein ou dess oe coüéhehai guet-t'ai, er péh e lare hunn Salvér ag er servitour paressuss, *Taullet ean ènn tihouèldet izellan, é pehani é vou dareu* à zèzespoër, *ha tarhereah dentt (f).*

3°. A pé laquet termenn ha ma ortet rai hum aquittein à hou teverieu hac obligationeu; el tardein à monet de goveffat, à obér penigeoo, boah gouah mar hou lausquett oll: el er-ré ne persaott quet monet d'enn Overenn, na yune, na tostatt d'er Sacremanteu, na hum laquat ér star eit communiein, *pé* er groa à ziarscann, eit turul er méh à ziar-nehaï, &c. Ag er sorte-zé é conze er Prophete (g) à pé lare, *Milliguet é enn hani e-ra œvreu Doué guet déguisemantt*, *pé* guet parele,

(f) Math. 25. v. 30. (g) Jerem. 48. v. 10.

à pé

, à pé vanquet à aosaignein mat hou pugalé, pé er-ré e zou idan hou couarnation.

4°. A pé fachet einep d'enn treu spirituéle ha d'enn œvreu mat : el einep d'enn Overenn, d'er Govesion, d'er Yuneu, d'er Prone, d'er Hatechene, &c.

5°. A pé houess cass, *pé* drespet enn hou calon doh er-ré oo touc d'er matt dré hou hoozeu, hou avisèu santell, pé dré enn exampl vat e ùélet guet-t'ai, &c. Brasset é enn nombre ag er-ré sal, péré ne eellantt quett souffrein er-ré matt !

6°. A pé lausquet dré hou coal hou sperett de voutt dicampenn, ha hou chooge de valé durantt enn Overenn, durantt hou Pedeoneu, pé eon Instructioneu, &c. A pé ne rett cass à chongeal é Doué, à profitein ag er choogeu mat e ra deoh, à auffrein dehou liess hou caloo, hou poënieu, &c.

Er Parese e zou dangeruss hac ur vamenn ampoëfonnet à vinceu : rac-cé e lare er Scriture Santele (*h*), *Er Parese enn-dess ansaignet hilleih à fallanté.* Enn hani e labour attaüe, n'eno dess meit unn diaule doh enn tantein ; mæss enn hani ne ra quæt, enn dess seih. Hac é la-

h Eccli. 33. v. 29.

reheoh hui ne reoh quet drouc er bèt ènn hou Parese, meritein é ret bout blamet : rac, p'ou pehai ur servitour ne rehai quet drouc er bèt ènn ou ti, mæss ne rehai quet vat-er-bèt éhué, ha hui é vehai coutantt à nehou ? Ut frèhenn ne zouc nitra, ha hui é lausque d'obér næzé d'enn doar ? Chetui er péh é lare hum Salvét (*i*), *Ur ùenn ne zoug quet fréh mat, é vou trouhèt, ha laqueitt ènn tan.*

*Oll é-homp gannet éit labourat* ha poënieiu, émé enn deine santel Job (*k*). Hac *en-nemp ne sal quet dehou labourat, ne zeli quet daibrein* (*l*). Ni é zeli ennta hum impléein erhat pep-unan revé é stat, é vacation hac é vechér. Eahusset é er péh é lare er Scriture ag er-ré ne chongeantt meit ènn ou æsemantt ha plegeadur è bètt-menn : *Int é tremene hou amzér é plegeadur, hac ènn unn taule, ènn ur momantt é tisquennant ènn Ihuern* (*m*).

Me mæss cleüet, émé S. Paul, é-hess enn hou mesque tutt arroüarec ha curiuss, ne rantt meit ridec déhont ha dumenn éit cleüet neüètedeu : mé ordreinne dehai, ém'ean, ènn hanhue Jesuss-Chrouist, labourat ha gouni hou bouid... *Ha m'ar*

---

*i* Math. 3. v. 10... *k* Job. 5. v. 7
*l* 11. Thess. 3. v. 10... *m* Job. 21. v. 13.

*desf s unan benac ne feente quet doheign, merchet ean* el unn deine excommuniet (*n*) *: Ne faut-quet m'ann d'ou hanni commerce er bèt guet-t-ou éit m'ann dou tout er méh hac enn disinour.*

Hou pet chonge neoah, mar dé ordreinnet deoh quemet poénn laboutat ha distrampein *hou para guet enn-huise à hou tale* (*o*), ne zeliet quet abandonnein hou ç'inean, éit reing enn ol foutci d'ou corf: hum ambataffein rai guet enn treu ag er bètt, ha délézel hou salvedegueah; ha dihoallet à chongeal attaüe ér vuhé, hac ancoéhat enn éternité. Rac, *hac é ounihemp oll er bétt, petra é chervigeou quementt cé demp, mar dump ha coll hunn inean* (*p*)? Commancet ennta à zevri de chongeal énn hou salvedigueah *: Ne tardet quet à hum convertiſſein, ne laquéett quet terménn à zé de zé, ne ortet quet pelloh, rac colere enn Eutru Doué é couéhou ar-nah énn unn taule, hac énn dé ag é vangeance ean ou collou* (*q*). Ne zouget quet er boénn é-zou doh hum salvein: et vraſtet ag er recompanse é zeli teign deoh courage: pep-tra é zou æze d'enn hani é gare Doué, hac er fecout ag é

*n* 11. Theſſ. 3. 14... *o* Gen. 3. v. 19.
*p* Math. 16. v. 26... *q* Eccli. 5. v. 8. 9.

graice ne vanque jamæs d'enn-nemp er goulenn à galon.

Remæd. 1°. Dougeamp er Parese. Hunn Salvér enn-dess poéoiet ha souffret aveit-omp, labouramp, poéniamp ha souffeamp aveit-t'ou.

2°. Chonget erhat ne houess quet hoah groeit calz-a-dra aveit hou salvedigueah, mæs enn é houess groeit, allass! Hilleih-a-dra aveit hou tannation. Presset ennta, rac enn amzér zou bèrr, *enn noss ag er marhuë é zeïe, ha deine nezè ne ellou gobér nitra (r).*

3°. Groeit hou oll obereu el ma carrého hou poutt intt groeit éon ære ag er marhuë.

4°. Tosteit liess d'er Sacremanteu, éit quemér oerh de resistein doh enn tantationeu, ha courage de féahein oll er péh é gavet diæze é obér œvreu mat, hac énn hentt à hou salvedigueah.

5°. N'ancoéhet quet é vou requiss-demp daccor conte de Zoué à hunn oll chongeu, conzeu, desirieu, obereu, ag enn oll amzér, enn oll secourieu ha graiceu enn dess reit-demp; rett-é ennta profitein perhuëh à nehai.

6°. *Ne glasquet quet coutantein hou fal*

---

r Joan. 9. v. 4.

inclinationeu (*s*) : tac ur galon e gare e plegeadurieu ag et bétt, é-hum ziouste é course ag enn tteu spirituele.

*s* Rom. 13. v. 14.

## CHAPISTRE XXI.

### *Petra é bout Idolatre.*

UNn Idolatte é ta d'unn dra benac ctouéet enn inour hac enn adoration, pehani n'enn de deliet meit d'er Hcrouéour ha d'et Mæstre dréss quement-tra zou ol. Quêntt ma unn boai bet et bonheur de teceu et scletdér ag et Fé, hac enn ansaignemanteu ag enn Aviel: el lot brassan ag eno dutt e adotai enn tan, enn deute, &c. hac e chongeai é hoentt Doué. Re-aral, hoah dallettoh guet enn tihoueldet à hou ignotance, é rai ur figure benac à argantt, à veinne, à goatt, pé à zoar; ha nezé enn adnrai. Ré-aral é adorai el lonnet brutal, é-hum helouestrai dehai, é oulennai hou secour doh er miserieu ag er vuhé, éit miret doh pep sorte drouc, éit en dout er yéhet, &c.

Doué dré é graice enn-dess hunn preservet doh enn dalledégueah-cé ha,

reit-demp de hanaüein é-ma unn Doué hemp quin, mæstre general à quementtra-zou oll, de behani é ma deliet enn oll gloüer, inour hac adoration. Peh unn obligation unn-nèſs-ni ennta d'é vadeleah !

Enn oll Chrechenion é condamne dalledigueah enn Idolatret-cè, hac é oüaire é ma unn dra ëinep d'er raiſon ha d'er Fé adorein unn Doué ou doai groeit guet hou deornn : é-ma ur folleah goulenne er vuhé guet ur péh coaitt-marhuë.

Mæſs hilleih à Crechenion hemp gobér el er ré, à béré enn é-meſs conzet, n'enn d'iutt meit rai haval doh-tai. Hilleih enn-deſs unn idole ſecret. Enn idole-zè é-zou er garanté diſordre é-houeſs dohoh hui-memp, doh hou volanté prope, pehani é heliet quenttoh éit hanni Doué : enn idole-zé é zou er garanté diſordre é houeſs doh enn danné, doh er fal blegeadurieu ag er bèt, pehani é-ra deoh diſpriſein Lezenn Doué ha torrein é Ourhemeneu éit coutantein hou fantaiſie, &c. Ne úéler quet Crechenion é obér unn Doué à goaitt, doh er plantein enn Iliſieu, é monet d'enn adorein nezè ar hou deulin, el enn Idolatret guharal : mæſs intt é laca enn hou halon enn ivie ha jalouſie, er haſs hac er malice, er

gloüer ha vanité, enn ivraignereah ha paillardiah, &c. D'er ré-ze e consacranrt hac é-rant er chongeu à hou speret, enn desirieu à hou halon, er fourci à hou buhé, ha liess mat hou inean hac éternité. Ha quemenrt cè é zou *unn horrible abomination él léh santel* (*t*), rac calon ur Hcrechenn é-zeli bout demeurance santel unn Doué.

Seellet petra é enn idole à hnu calon, examinet péh teiche é ouri ar nah, ha doh pehani é séenttei quenttoh éit doh Doué. Ha mar henn-dess ur pehet benac er preferance enn hou calon, n'ancoéhet quet er péh é lare er Scriture santel, *Doué zou hanhuêt unn Doué jalous à hunn halon, unn Doué é sal dehou bout hemp quein caret* (*u*).

*t* Dan. 9. v. 27. *u* Exod. 34. v. 14.



## CHAPISTRE XXII.

*Ag er Pehedeu éinep d'er Religion.*

Pehein e-rerr éinep d'er Religion, particulieremanrt é diüe fæçon 1°. Dré zirefpètt, é profanein enn treu santell, 2°. Dré superstition.

Bout-zou tri sorte tra santele : enn dutt consacret de Zoué, enn treu beniguet, hac el lihieu santell. Ur sacrilege é ennta goal-traitein enn dutt consacret de Zoue : hac er pehet cè é-zou quer brafs m'ann dé excommuniet enn-hani é zou malhurufs affess éit er gobér drè valice. 2°. Gobér guet er sorte tuit-cè ur pehet à behani ne eeller quet chongeal hemp horreur. 3°. Blessein drè valice bèt er goaitt unan-benac énn Ilils *pé* ér Venett. 4°. Gobér inou actioneu éinep d'er buretet, à béré n'enn de quett permettet conze. 5°. Interrein inou unan benac excommuniet denoncèt drè é hanhuë, *pé* unan benac n'enn de quet bèt badéet. 6°. Receu ur Sacremant henac ér stat à péhet marvel, sur-tout er Sacremantt adorable ag enn Auter. 7°. Profanein enn treu sacret, *pé* enn Ornemanteu beniguet, doh hou lairreah, &c. 8°. Gobér unn action benac dijauge hac anjulius de Groéss Jesus Chrouist, d'el lihyeu santell, *pé* de Relegueu er Seènt. 9°. Lairreah enn Ilisieu, er Chapelieu, er Fondationeu ; guèrhein *pé* pernein Chapelenageu, &c.



## CHAPISTRE XXIII.

### *Ag er Superstition.*

ER Vertu à Religion unn laqua de rantein de Zoué enn inour hac enn aboëissance é-zou deliet dehou, el d'er mæstre dress enn nl à guement-tra-zou: mæss er superstition unn laqua de rantein de Zoué, *pé* d'er Seènt, unn inour dihaval doh enn hani é zou autoriset dré enn Ilis; el-cé, ur superstition é hum chervige ag enn oléaü, à zeure beniguet, à oleu beniguet, à gonzeu er Scritur santel, &c. éit gobér ur Maginage benac.

El-cè, ur superstition é laquat hou confiance é certaine Pédenneu fauss, el ér *puemzec-joy*, hac é gredet é zou ret laréet attaüe *pé* quentt pé goudé saüeheaule, éit ne varhüéhet quet subit, &c. Um chervige dré vaginage pé à lezeu, pé ag ur péh argant, éit miret doh drouc. 2°. Larrein Oræsonneu, *pé* croisein, *pé* discontein éit gùellat de clinhuedeu. 3°. Hum reign d'enn diaule, *pé* gobér unn accord benac guet-t'ou éit donnet de benn ag er péh é fal deoh, el er Maginerion hac er Sorcerion. 4°. Clasque dré secour er goal speret, *pé* dré fal

remercationeu, gout er péh zou de zonnet, er péh zou cuhet ha secret. 5°. Remerquein péh dé, péh ære, péh suhunn commance unn affær, pé autremantt ne yeye quet erhat. 6°. Hum chervige à conzeu éit chalmein haquebudeu, éit arreste unn taule guréne, éir güellat d'enn dutt *pé* d'el lonnet, &c. 7°. Consultein unn divinour, &c. Turul, *pé* clasque turul drouc ar unan-benac, *pé* ar é lonnet, dré vaginage.

Reih ha splan é de pep-unan é-ma quementt cè hum chervige, éit donnet de benn ag unn dra benac, é voyanteu péré à hou nature n'ou defs vertu er bét éit enn dra-zé. Rac Doué ne ra quet el-cè treu extraordinaire éit coutantein hunn fal inclination, hunn fantasie *pé* curiosité; n'enn defs eunta meit er goalsperet é eellehai marrezè hou gobér éit distroein enn dutt à hou dout recour doh Doué, éit hum assurein à nehai, ha hou holl guet trompereah.

Ne eeller quet ennta hou gobér hemp manquein d'er promesseu à hunn Badienrr, drè béré enn unn boai renoncier d'enn diaule ha d'é oll œvreu. Er superstition é-zou ennra unn dra abominable derac Doué, é zoug de hilleih à behedeu aral, hac éit hou funissein el Lezenn ancienn

feih Nation ag er vro heurufs grateit d'er Bobl à Israël, é ouai bèt massacret, hemp truhé doh er vugalé memb er hahùell (x). Er Roué Saul hac er Roué Ochosiass marhuet énn ur fæçon miserable, rac, openn hou febedeu aral, intt hou douai hoah consulret unn Divinour, ur Magicien (y).

Enn tigueaheu éhué é péré é rerr, *pé* e souffrerr gobér maginage el-cè, *pé* aveit enn dutt, *pé* aveit el lonnet, é zou ordinairemantr malhurufs ér béttmenn, enn tretantt bout hoah mille guèh malhurussoh ér bét aral. *Leinnet Livre er Ped.* p. 62.

x Deuter 7... y 1. Reg. 28.

## CHAPISTRE XXIV.

### *Ag enn Touyereah.*

TOuyét é zou quemér Hannhuë enn Eutru Doué éit bout teste ag er péh é larer. Quementt-cè é arriüe éstroh éit enn ur mode: rac er memp'tra é laret, Doué zou teste à me honzeu, *pé* laret, Doué é oüaire, quer sur el n'enn dess meittunn Doué, m'enn Doué, iya sur, &c. Mar é-houess intanrion de douyet ha de guemér Doué éit bout teste à hou conze;

er memp tra é éhué laquat enn dournn ar enn Aviel, rac inou é-ma conzeu Doué, *pé* ar er Groéss, *pé* ar et Relegeu; *pé* touyet dré enn Nean, dré enn Doar, rac Doué enn-dess intt groeit, hac ou honserve.

1°. Permettett é touyet à penn dé absolumantt *requiss* éit unn dra *juste* ha *güir* hac à conséquance. Hum chonget erhat quentt touyet, rac n'a zelier quet her gobér hemp avisal. Seellet 1°. hac ean zou unn dra à consequance, rac dihuennet é touyet éit unn dra dister. 2°. Seellet bac ean zou necesser touyet éit henn assurein, tac n'enn de quet permettet touyet meit à pé ne eeller gobér h'er heredein enn ur fæçon aral, ha m'ann dé requiss gobér h'er hetedeio. Hoah ma touyerr dré ordre en-nemp enn-dess authorité de oulenn ma touyeherr. Petra é vou laret ennta ag er Foéraryon, ag er Varhadision, &c. péré é touïe quel liess éit bihan dra? Ag enn dutt ynüanc sodet enn éile guet éguilé, péré, éit hum hardeïhat d'er péhet, é promett hac e douïe é-timéintt, enn um gaveintt? &c. ha quementt-cé éinep de vnlanté ræsonable hou zutt.

2°. A pé touyet, ret é ma vou unn *drajustice*. El-cé é rerr touyet d'ur ouarde Minoutet, d'unn Trésolér à Ilis *pé* à Chapell,

Chapell, &c. enn hum aquitteint erhat à hou obligarion. Oll quementt cè é zou juste, hac obliget int de zerhel ha devout fidele d'er péh ou-desſ promettet el-cè : mæſs m'ar touyant hemp volanté de hum aquittein erhat à hou harg, ha mar manquant goudé d'er péh ou-desſ promettet el-cè, int é-ra deü béhet, unn injustice hac ur parjure. Petra é vou ennta laret ag er-ré é zaibre hou Minouret, é-ra gueu doh t'ai, é-ra fal Procezeu dehai ? &c. Petra é vou laret ag er-ré é-ra gueu doh enn Ilisieu, é laqua argante er Chapelieu énn hou implé int, *pé* ou laqua de pernein gageu eit antreteneìn perpet enn desordre hac er scandal ? Er Roué Sedecias, openn er fauteu brasſ ag é vuhé criminel, e vanquasſ hoah d'er péh enn douai touyet ; rac-cé enn douai collet é Ranteleah hac é vugalé, péré é ouai bèt masſacret dérac-t'on, ean-memp é oüai bèt queméret, ariet, tarhet é zeulegat, ha sleiget d'er prison ag er Kær hanhuèt Babilone (z).

Touyèt gobér unn dra fal, el touyèt enn hum vangehet à hou ç'ennemisſ, é talehet unan dehou é pep occasion. Touyèt é recompansehet unan é fal deoh disinourein, &c. Enn touyereaheu zè

(z) 4. Reg. 25. v. 6.

n'enn d'intt quet *juste*... el-cè pehein é-rerr doh hou gobér, ha pehein é-reheoh hoah é obér er péh e-houess touyet. (Mar é-houess tennet neoah unan benac d'er péhet dré ur promesse criminele el-cè, é-hoh obliget d'er reparein). El-cè é rass er Roué Herode à penn doai touyet d'ur Grolleréss é bligeai dehou, enn enn davai reit dehi er péh é devai goulennet (*a*): hi é doüai cass doh S. Yahann er Badéour, hi é oulennass é beenn énn ur plade. Herode enn doüai joy doh S. Yahann, neoah, rac m'ann doüai touyet, ean é-rass trouhein é beenn, hac é-rass h'er presantein énn ur plade d'er Grolleréss miserable-zé, aveit hi houtantein: el-cè é tennass ar nehou ur péhet arlerh enn aral. El-cè, ur Grolleress é zou bèt cause d'enn deine santellan de goll é vuhé.

3°. A pé touyèt, ret é-ma you éit unn dra *gùir*; el-cè, er-ré é touye éinep d'er ùirioné, *pé* hemp bout sur é-ma gùir er péh é touyant, el unn teste ar ur Monitoir, unn teste sinodal, unn teste ar unn dispanse éit dimèeio, *pè* ar unn affær benac aral, ma ne larant er ùirioné, int é-ra ur péhet horrible. Er-ré é touye dré accustumance hemp feellet hac ean zou gùir *pè* gueu, é-zou ér goal stat.

*a* Marc. 6. v. 22.

Er-té é touye hemp feellet hac ean zou requiss pé ne-pass : pé é touye éit tra dister, é-zou énn dangér. Petra é vou ennta latet ag et-ré é touye é gueu é justice, ag ur sergeant é lare enn-enn-dess hum aquittet ag er péh n'enn-dessa quet groeit : ag ur sal chicannour é touye éit gounit ur Proceze, &c. memp ag er-ré é touye eit guerhein, pé prenein : ag er-ré é touye hac é-nah er péh ne sal quet dehai é avouein, &c. Er sorte tutt-cé é tenne ar nehai er boüiss à valediction unn Doué, revé conzeu er Prophete ; *Malediction Doué ë couëhou ar ti enn hanï ë touye Hannhuë Doué ë gueu, hi ë chommou inou é creiss enn ti, hi ë zevorou tout bed er hoaitt hac er veinne* (*b*).

Æsoh é hum viret à touyet, eit hum viret à pehein à pé touyet. Rac-cé hunn Salvér unn avertisse... *Mé lare deoh Mé, ne touyet jamæss é fæçon er bèt, na dré enn Nean... na dré enn doar... mæss assess vou deoh larèt, enn dra-zé zou, enn dra-zé n'enn de quet ; rac er pêh zou openn, ë za ag enn droue* (*c*).

Mar e houéss quemeret enn accustumance malhuruss de touyet, groeit hou possible eit torrein er fal taiche-zé. 1°. Pedet, yunet, reit enn alæson eit goulenn

*b* Zach. 5. v. 4... *c* Matth. 5. v. 34.

guet Doué pardon, hac er graice de changein. 2°. Pedet er-ré guet péré é chommet, d'ou ç'avertissein à pé achappou gueneoh touyer. 3°. Queméret à hanah hou ç'unan ur benigenn benac, hac e rehet quel-liess guéh ma touyehet. Ma ne perzet h'er gohér, douget er péh ma hoh menacet: *Enn-hani ë douye liess, émé er Scriture (d), ë vou leine à fallanté, ha goalenn unn Doué ne lamou quet à ziar é ti.* Ne veoh quet ennta souhet mar dé quasi perpet peure enn touyerion, ha mar arriüe liess malhurieu brass guet-t'ai. Heliet er péh e lare demp S. Jacques: *Dréss pep-tra, em'ean (e), ne touyet quet... hum coutantet enn ur laret, enn dra-zé ë zou, pé enn dra-zé n'enn dé quet, acel-fin ne vehet quet condannet.* Pouiset erhat er honzeu-zé. Doué e venace ennta à gondannein enn Touyerion, &c. *Leinnet el Livre Pedenneu, p. 66.*

d Eccl. 23. v. 12... e Jac. 5. v. 12.

## CHAPISTRE XXV.

### *Ag er Blaspheme.*

ER Blaspheme e zou ur conze anjuliuss de Zoué, enn offanse enn é inour, pé é hani er Seentt. El laret, Doué zou

crùele, Doué o'enn de quet juste, Doué oe hum sourci quet à haoamp. Pé m'ar dé juste eon Eutru Doué, pérac é souffrean eon dra-menn hac eon dra-zé ? Perac oe ra ean danné d'er-re vatt, ha oe pass d'er-ré fal ? Pé laret guet dispristance, Je reni-di... Mort-di... Tete-di... Vaotre-di... Trand... &c. Conze guet dispristaoce ag er Uériess glorius Vari, ag er Seentt ; pé laret unn dra bénac éinep d'eno inour ha respet é zou deliet dehai, &c.

Er Blaspheme é zou er brassao péhet ; émé S. Thomass, hac enn horriplao, émé S. Jerome ; rac ma hum saüe à-penn-cair éinep de Zoué : enn diaulet hac er ré daoaet ne rant quet goah eon ou arrage. Pliget guet Doué oe vou quet pehet er Crechenioo ! Enn diaulet hac er-ré dannet é valloh hac é blaspheme éinep de Zoué, n'enn donn quet souhet ; rac intt é sante pep momant er boüiss ag é vangeance : mæss cleüer Chrechenion, péré é gred é hess unn Doué é zeli bout caret, peré é espere énn-hou, de peré é ra de hanüein bamdé péh quer brass è é garanté enn-ou hévér dré er soin eno dess à nehai, dré er graiceu ha secourieu pamdiec é ra dehai, cleüet er Crecheoion zé doh hum sehüel guer malice

éinep dehou. Péh dalledigueah ! péh effronterie ! Horriplet ur malice.

Doué à oll-viscoah enn-desſ puniſſet braſſ er pĥeet-cè. Él Lezenn ancienn é oüai ordreinnet lahein à dauleu meinn enn hani é vezè bèt malhuruſſ aſſeſſ aveit blaſphemein (*f*). Unn Æle, à berh Doué, enn doüai diſtruget énn unn noſſ unn armé à cant pear-ùeguentt à pempe mille deine, éit puniſſein er Blaſphemour Sennacherib (*g*): ean-memb é ouai bèt maſſacret drè zéornn é vugalé. S. Louis, Roué à France, enn doüai ordreinnet toullein guet enn hoarnn ru readeu er Vlaſphemerion.

Er Vlaſphemerion é verite ennta colere ha vangeance unn Doué ér bètt-menn hac er bétt-aral: maeſs hoah er-ré ou ſouffre, ell ena dutr à Juſtice, enn Officerion, Tadeu, er Mameu, er Vaeſtre ha Maeſtreſer, ur Maeſtre pé Capitaine à Leſtre, oll er-ré enn-deſs droit hac autorité, ma ne perzant hum laquat é poënn à corrigein er Vlaſphemerion. Perra vou hoah laret ag er-ré é-ra deguemer var, é-ra ri d'enn Ivraigner, d'enn Hoüaririon, d'enn Touyerion, &c. tutr miſerable, peré ne zigueorant hou beec meit

*f* Levit. 24. v. 14.... *g* 4. Reg. 19. v. 37.

aveit offansein Doué ? rac, er-ré é ra enn drouc el-cè, mæs hoah er-ré er souffre, é tenn vangeance Doué ar nehai.

## CHAPISTRE XXVI.

*Rett-é pardonneint d'unn Ennemisct.*

DIhùennet é stertt doh-empà unn bout cass na malice doh hunn Ennemiset, na desirein, na gobér drouc dehai é façon er bét, na hou foüettal, nac hou anjulien, nac hou dispriſein, na reign malloh na malediction er bèt dehai.

Ne vernn péh drouc ennta enn d'ou groeit deob hou Neſſan, n'enn dè quet permettet deoh gobér poënn er-bèt dehou, na desirein drouc dehou : mæs obliget-oh d'er barein à galon, de zacor chervige dehou, ha d'obér dehou er mat aveit enn drouc ; aboèle desirein h'er gubér.

Unn Salvér Jesuſs-Chrouist enn-defs ordreinnet drèss pep tra quement-cè demp enn é Aviel. Chetui é gonzeu, paré é zeliam cheleüet guet respect, ha doh péré é teliamp seènteïn à galon i dan boënn à hum goll. *Hui é-hoüess cleüet*, em'ean, *é ma bét laret*, *hui é garou hou*

*Nessan, ha hui ou p'ou cass doh hou ç'ennemiset : ha mé, m'el·lare deoh, caret hou ç'ennemiset, groeit vat d'er·ré enn-dess cass dohoh, pedet aveit er·ré e·ra bresel ha poënn deoh hac é oal conze à hanah é gueu, ëit ma vehet croaidur d'ou Tatt pehani zou ënn Nean, ha pehani é ra d'enn héaule sehúel ar er·ré vatt, quer-clousse el ar er·ré fal, hac é ra d'er glaüe coüéh ar·ré juste quer clousse el ar er béherion* (*h*). Doué, Croüeour enn Nean hac enn Doar, hac er Mæstre dress enn oll é ordreinne hac é commande el·cé: pibüe é gredou laret *Ne bléguein quet ?* (*i*)

Eit gobér demp feentein, é promesseu e zou cair, hac é venaceu e zou terrible. Ean é promette·demp er pardon, m'ar pardonnamp, hac ean é assure·demp n'unn pardonnou quet jamæs, ma ne pardonnamp. *Mar pardonnet*, em'ean, *d'er·ré·ral enn offanse ou dess groeit deoh, hou Tatt, pehani zou ënn Nean, é pardonnou hou pehedeu deoh éhué ; ha ma ne pardonnett dehai, hou Tatt n'ou pardonnou quet éhué* (*k*),

Hunn Salvér é-hum chervige ag ur parabole éit reign demp gùel d'antand é-

*h* Math. 5. v. 43. &c. *i* Jerem. 2. v. 20.
*k* Math. 6. v. 14.

homp obliget de pardonnein, mar fal demp bout pardonnet. Ranteleah enn Nean e zou haval, em'ean, doh ut mæstre brasf e oulenn conte guet é dutt; dégasse é-retr deu dérac-t'on : unan e zeliai dec mille talant ( ardro dec mille scouet), mæs n'enn doai quet nitra eit payein. Er mæstre zé e lare guèrhein oll et péh enn doai eit bout payet : er servitour-zé e-hum daule doh é dreitt, et ped hac er suppli, enn ur lavet, Me Mæstre, patiantet unn tamicq, gotteit ha m'ou reïe tout deoh. Er Mæstre e quemér truhé doh-t'ou, el lausque, hac e pardonne tout dehou; mæs hennéh enn ur monet e gave unan ag é cammaradet hac e zeliai cantt diner dehou; (de-latet é, ur somme distet). Ean e grogue énn hou, prest é quasi d'enn taguein, enn ut latet dehou, Ra deign er péh e zeliess; cair enn-desa pedein ha suppliein, enn ur lavet, Patiantet unn tamicq, gotteit, ha m'ou reïe tout deoh. N'er cheleüe quet, ean e laqua ér prison beed que ne vou tout payet. Er servitetion aral, guet truhé doh t'ou, e-za de laret enn dra zé d'er Mæstre. Ean e-ra galhuein er servitour cri ha barbar-zé; Petra, miserabl servitour, em'ean dehou, m'em boai pardonnet deoh oll et péh e zelioh teign,

rac ma hou p'oai me fédet, ne zeliohhui éhué hou p'out trubé doh hou cammarad? Ean el laquaſs quentteh irré deorna er vourreuyon beed que n'enn devé payet oll beed enn deüéhan diner. *El cé e reie deoh me Zatt, ma ne pardonnett d'ou Neſſan à creiſs hou calon* oll enn offanſeu ou deſs groeit deoh (*l*). Accordamp ennta hunn obereu guet hunn honzeu; bamdé é laramp, *Pardonnet-temp hunn offanſeu, el ma pardonnamp d'er-ré enn-deſs hunn offanſet.* Ni e lare enn *offanſeu*, rac ne faut quet antand é-homp obliget de pardonnein, de-laret-é, d'obér quitt enn hani e zeli demp, m'ar dè, *pé* m'ar bai jamæſs ér ſtat eit hunn payein. Permettet é goulenn er péh zou deliet-temp, mæſs non paſs jamæſs guet caſs ha malice.

Hunn Salvér enn-deſs groeit er hétan er péh e ordreinne-demp gobér ar é-lerh. Ean enn-deſs ſouffret guenemp hilleih à fauteu à oudé ma homp ar enn doar. Ean é pardonné à galon d'er-ré enn anjuliai, é ſcopai énn é face, er goal-traittai, enn diſpennai à pihyeu, el laquai de verhüel doh ur Groèſs. Inou ne taulle quet é vangeance ar nehai, mæſs ean é pèd quenttoh aveit t'ai, *Me Zat*, em'ean, *par-*

(*l*) Matth, 28. v. 35.

donnet dehai, rac ne ouyant quet petra e rantt. (*m*).

Ma n'enn dè capabl quement-cé d'obér deoh pardonnein, na de touchein hou calon, n'enn dés quet calz d'esperein eit hou salvediguean. Ne laret quet, E-ma diæse ha calet pardonnein de unan e-ta goahan elle-deoh: Jesuss e voquai guet caranté Judass e ysie d'enn trahissein, ean er galhuai boah é ami. Ean e-rass ur sele tiner ha carantéuss de S. Pierre à p'enn nahai. Mar doh bèt disprisèt, dectiet, anjuliet, goal-traitet... Na Jesuss petra zou bèt groeit dehou? Neoah, émé S. Ambroise, guel oüai guet-t'ou harein, eit hum vangein.

Hui e larou martezé, Mé pardonne d'em ennemisèt; mæss mou lausque el mé mantt, ne zeziran na drouc na vatt dehai: me late deoh éhué, n'enn dè quet assess hou lezel el mé mantt hemp desirein na drouc na vatt dehai, hunn Salvér e ordrein deoh, hac e lare, *Hui e garou hou ç'ennemisèt*. Mar a unan e late, Me pardonne dehou, el ma oulennan 'bout pardonnet guet Doué, ne chongean quet mui er péh zou tremenet, enn drouc e zeziran dehau recoüéhou ar-nan, prest-

*m* Luc 23. v. 34.

onn de zacor chervige dehou, &c. Chetuî conzeu cair, conzeu mat, mæſs hac intt zou à galon ? ér fin vou goutt. Hui é lare é-ma à galon é conzet el-cé, ha ne fal quet deoh gùêlet enn hani enn-deſs groeit poënn deoh ? Ne eellet quet benn andure derac hou teulegat ? Hui é-hum gleme à nehou dérac enn oll ? Hui enn decrie, hui zou joyuſs à pé arriûe poënn guet-t'ou ? A pé oal-conzer à nehou dérac-oh, hui enn dante el er-ré-ral ? Ne vanquet jamæſs hou taule, à pé eellet doublein ar nehou ? Hui é oüarnn ur velime doh-t'ou bét er quettan occasion ? É gùirioné, n'enn dé quementt cé hum trompein à vraſs, ha claſque trompein er-ré-ral ? Hac el-cé é pardonnet-hui à galon ? Hac el cé é caret-hui hou Neſſan ? Pé n'enn dehai Doué meit ur garanté el-cé doh oh, pé n'ou pardonnehai meit el-cé, petra vehai à hanah ?

Mar pardonnet d'ou ç'ennemiſet à galon, hui é zeli conze doh-t'ai, ha bihüein guet-t'ai el pé n'ou dehai jamæſs groeit poënn er bét deoh. Mæſs é laret-hui, cair é-mæſs gobér, ne eellan quet ancoehat er péh ou deſs groeit-teign. Mé reſcond-deoh, mar da er change ag enn dra-zé énn hou ſperet énn dreſpet deoh ha d'ou volanté, ha m'ar h'er pellet dohoh

dohoh quenttéh el m'ar fantst, n'enndeſs quet à béhet, ha hui e-houeſs merit dob her pellat dohoh. Mar pédet aveit hou çennemiſer, mar groèrt vatt dehai, mar ſauet guet-t'ai é pep occaſion ræſonnable, bui e renne ar-nah hac ar-nehai pep ſorte graice, ſecour ha benediction.

Ordreinnett e demp ennta carein hunn ennemiſet ha gobér vat dehai. Hoah openn, dihuennet é dobemp anjuliein bunn Neſſan, rebraichein dehou é zefautteu, temale dehou er ſieu *pé* ag é corſ *pé* ag é ſperet. Rac quement-cé e-ra ordinairement chif hac anquin braſs dehou.

Muyob hoah é-ma dihuennet er malloheu, er maledictioneu, péré e arriüe quel lieſs é-meſque enn dutt hantér goué ha barbar, péré n'ou deſs quaſi meit enn hanhuē à Crechenion. Stat malburuſs, é pehanē enn, um pligeant, rac fache è guet-t'ai guhavè bout deſſquet hac inſtruget davantage. Cleüein é-rerr ur voüéſs bac unn deſne doh hum argarhein, hac é ſacrein enn éile guet éguilé à vitin bèt enn noſs. Unn tatt hac ur vam é reing hou mallob d'ou bugalé; er vugalé é reing hou malediction d'ou zurt: er verdér dob hum anjuliein ha doh hum ziſpenn; enn amiſion énn diſputt, énn areiſt, énn touyeréah, ér blaſphemereah, que ne veritehaē enn

doar digueor é-dan-dai aveit hou lonquein. Eit enn disterran tra é-ma enn diaule énn ou beec. Hac ean zou enn tyer-zè de Zoué pé d'enn diaule ?

Chonget er-hat, n'enn de quett permettet deoh touyet, na reign hou malloh de nitra, dress pep-tra d'enn dut; rac ctouéet intt doh limage ha ressemblance unn Doué: ha quement-cè e-zou ur pehet énorme, émé S. Thomass. Unn tatt hac ur vam e zeli dihoal à reign hou malloh d'ou bugalé, rac, émé er Sciture santele, *Malediction ur vam e zistruge unn ti bed enn dondet* (n). Enn touyerion e zou ordinairemant miserable ér béttmenn hac ér bétt-aral. Er vugalé e zéli éhué dihoal à reign hou malloh d'ou zut, *Ur hcroaidur*, émé er Sciture (o), *e-ra é valloh d'é d'att pé d'é vam*, *e vou laqueit d'er marhue*. Pep-unan e zeli dihoal à reign é valloh pé é valediction de nitra, rac, émé er Prophete (p), Enn hani e gare el-cè *er malediction*, *er malediction e couéhou ar-nehou* : ha, revé S. Paul, er péh e hadet, e æstehet, hac e chairrehet, hàc énn ære à hou marhue é cavehét enn oll mallediccionneu à hou puhé.

n Eccli. 3. v. 11. o Exod. 21. v. 17.
p Ps. 108. v. 16.

Douget malediction éternele unn Doué. (*Gal. 6.*)

*Leinnet Histoere enn Ilis drè enn Eutru* Fleury. *tom. 5. pag. 556.* in 12.

## CHAPISTRE XXVII.

### *Ag er Scandal.*

ER Scandal e zou el ur multre, non pais d'er horf, mæss d'enn inean. *Mar d'a unan-benac ha reign goal scuir*, goal exampl, *de unan ag er-ré vihan menn* (q), de-laret-é, de unan ag er-ré-menn, péré enn dess ur galon humble, simple, hac innoçant, *guell vehai dehou ma vehai staguet ur meinne melinn doh é oug, ha taullet é creiss er mor.. Malheur ennta d'enn hani, drè péhani é arriue er scandal, pé* er goal scuir, er fal exampl.

Er scandal e-zou ur gonze pé unn action fal, pé e zisco bout fal, ha dré quement-cé e-ra occasion d'er ré-zal de béhein. 1°. Ur conze fal, el er begadeu infam, er bourdeu sor, er goal gonze-reah, conzeu eit decrie enn devotioneu, enn decriance ag enn instructioneu, &c.

(q) Math. 18. v. 6.

Commandein *pé* conseillein d'er ré-ral fal obér, pé gobér goab ag ag er-ré e-ra mat, ha mêlein er ré e-ra fal.

2°. Péhein, *pé* fal obér derac er-ré-ral; dresf pep-tra à pé verr obliget de reign exampl mat. El-cé unn tatt, ur vam, ur mæstre, ur væstréss, &c. péré e-ra ur fal action benac derac hou zutt, e-ra deu behet: dré hou fal action, ha dré er scandal e-rant. Er guléyeu rai toste enn eile d'eguilé, laquat bugalé pautret ha merhet de goulquet ansamble, hou lezell ér memb gulé guet hou zutt goudé enn oait à pear blay (gubavé quentt). Hum abillein diffournisf (liess exprès), hum zivraillein rai é figur sustantein hou bugalé. Gobér mineu, gesteu divalaue, bouffonnereah, hoarieu sot, &c. Chetui ur pehet à scandal, hac e zanne hilleih à dutt. Ne conzan quet ag er filageu nosf, ag er hcrolleu, enn ivraignereaheu, ag er festeu brasf: pep unan e ouaire e mantt liessan ur scole à libertinage hac à fallanté.

3°. N'enn de quet necesser ma vou fal er gonze *pé* enn action, éit reign scandal: assess é mar hi dess enn apparence à vout fal. El ce, hui e lare, *pé* e-ra unn dra, e pehani n'enn dess quett à zrouc, dérac unan tiner à speret, hac e gred é-ma

drouc pé conze, pé gobér el-cé: hui e-ra goal example ha scandal dehou. Hilleih à dreu é-zou permettet, mæs n'enn dè quet permettet perpet hou gobér; rac-cé, émé S. Paul (r), *mar hum scandalise me Neffan rac ma taibran quic*, pehani zou permettet-taign, *guél vehai gueneign ne zaibrehenn jamæs*, *éit bout occasion à scandal dehou.* El cé hui é hennte unanbenac, é-hoh liéss ansamble, commance e-rerr conze à hanah: chetui ur scandal. Mæs, é laret-hui, Ne ramp drouc er bèt, ne hum ùélamp meit é-mat hac énn honnestiss: ne vernn quet, quitteit-ean. Mæs enn talvet d'er-ré é oal chongeou: enn talvet deoh éhué, ur scandal é-ret, obliget oh d'er huittat, eit arrestt er scandal.

4°. Mar dè enn œvreu mat é rét unn occasion à scandal d'ou Neffan; ma n'enn doh obliget d'ou gobér, ha ma n'enn d'intt necesser, lausquet-intt unn nebedicq dré charité, bed qué n'ou p'ou groeit d'ou Neffan antand er ræson; mæs mar d'intt necesser eit bou salvedigueah ha gloér enn Eutru Doué, el m'ann dè, par exampl, unan ne ya quet d'enn Overenn, rac ma chomm d'obér ar dro unan clan

r 1. Cor. 8. v. 13.

hac énn danger ag er marhuë, groeit-intt attauë, ne vetnn petra é vou laret pé chonget. Mar dé hoah dré inguenn ha fal imur é cave unan benac drouc ér vat é rett : ne hum sourciet quet à nehou, ha groeit mat perpet.



## CHAPISTRE XXVIII.

### *Ag er Restitution.*

QUasi enn oll é-hum gleme é rerr gueu doh t'ai : quasi hanni ne avoüe enn-enn-desf groeit gueu ; ha pep-unan é glasque unn excuse benac éit hum exantein à restituein, pé à reparein enn domage groeit. Enn ol é oüaire neoah er propofs-menn, hac é vou güir perpet, Restitution pé Dannation. *Ne vou quet pardonnet ér péhet* (*s*), ma ne reparet enn domage groeit, *pé ma ne restituet enn danné goal gueméret, mar dè possible deoh enn ur mode bénac h'er gobér.*

Ur péhet commettet éinep de Zoué, deusto péh quer brasf è, mar h'er hovesset guet ur güir glahar ha contrition, pardonnet vou deoh : mæs coveffeit er péh é garrehet enn domage groeit, enn danné

*s* S. Aug. Ep. 54.

goal guemeret, jamæſs ne vehet pardonnet, ma ne perzet reſtituein, à pé eellét enn ur mode héoac. Tout hou alæzonoeu, pedeoneu, yuoeu, penigenneu n'ou ſalveintt quer, ma ne reſtituet d'erré, doh péré enn é-houeſs groeit gueu; m'ar dè poſſible deoh hou hannaüeio.

Gueu é-rerr doh enn Neſſan é tri fæçon principale. 1°. É laireah. 2°. É terhel gueneoh er péh n'eno de quet deoh. 3°. É ohér domage dehou, &c.

I. Laireah é-rerr enn Neſſan. 1°. É attrape guet-t'ou uon dra benac, dré nerh *pé* dré fineſſe. 2°. É obér ſal procézeu dehou. 3°. É huèrhein rai quir. 4°. Pernein rat varhat-mat. 5°. É trompein ér varhadoureah. 6°. É teonein uſure, *pé* profit ag ur preſte ſimple.

Pep unan é oüaire aſſés péh guer braſs péhet é laireah dré nerh, *pé* dré fineſſe, hac é-ma ret reſtituein. Ur ſal procéze é-rerr de unan benac, 1°. A pé oulenner guet-t'ou er péh ne zeli quet. 2°. A pé glaſquer b'æſeu, troyelleu, fauſs-teſteu, fauſs papirieu, fauſs rouyereah étt gounit ur procéze. 3°. Hirrat ha ſtleigeal ur procéze éit laquat enn aral de goüéh enn uno deffautt bénac. 4°. A pé refuſer drè attahignage unn accord honneſt drè aviſs tutt à conſciance

hac habil choeget ag enn éile tu hac éguilé, é zou d'ur bihannan pébein éinep d'er garanté.

Péhein é-rerr é bùerhein rai quir. 1°. Ur marhadour énn ur hanton, ne vou meit-t'ou, é ùerhou unn dra guhavé quasi ag enn-hantét mui éit ne talle, é ùerhou fauss pouiss, fal vesure, &c. Er véchirerion, é sigur n'enn d'ess meit-t'ai, bac émant necessér, é ùeth hou labour rai-quir, *pé* er gùerh mui eit ne talle, rac ma rantt credicq. 2°. Er véchirerion, *pé* er varhadision, péré é-hum accord itré-d'ai eit tussein hou dihuyeu, hou labour, *pé* hou marhadouteah eit forcein enn ol de pernein tai quir; 3°. Er véchirerion, er varhadision pété é hum zecrie: unan eit laireah pratiqueu enn aral, é zou péhein d'ur bihannan éinep d'er garanté.

Péhein é rerr é pernein rai varhat-mat. 1° A pé profiter à beuransé unan bénac, eit pernein unn dra guet-t'ou bihannoh eit ne talle, rac m'ann dè requiss dehou gùerhein. 2°. Tennein gùel marhat guet unan bénac, rac ma houess prestet argant dehou, *pé* rac ma houess ean payet é-tauc. 3°. A pé perner tai-izell-briss unn dra guet unan benac, rac ne oüaire quet petra é talle er péh é ùerb.

Péhein é-rerr é trompein enn Nessan;

à pé lairerr enn amzer, ne labourerr quet quementt ell ma telier. Qoementt-cé e arriue liess guet er ounidion hac er servitezion, péré e laqua enn amzer de goll, *pé* e-ra fal labour, *pé* e zifcoufie er péh e-zou itré hou deornn, *pé* e zistro er-ré-ral à obér mat. Hilleih e yeie d'enn lhuern eit quementt-cé. A pé uerher fal varhadoûreah eit hani mat: el-ce guerhein lonnet sciet, hemp dizolein er *sci* (mar dè cuhet) quentt accorde à brifs.

1°. Er goerhour (ha ne vehai quett goulennet guet-t'ou) e zou aubliget, quentt accord à brifs, dizolein er sci cuhet ag er péh e uèrh, mar dè er scizè *pé dangerufs* d'er prenour, el ur marh e-hum daule énn deure, éit ur voyageour. *Pé* mar groa *domage* dehou, el ur marh mouroufs, *pé* unn davat clan pehani e gouciou er-ré-ral, *pé* ma ne *eell hum chervige à nehou* éit er péh m'ar prene, el unn eigeon mouhir éit unn arour (*t*).

2°. Ma n'en dè er sci zè na *dangerufs*, na *domajable*, nac enn dra calz bihannoh mat éit er péh m'ar prenerr, er guèrhour n'en de quet aubliget d'enn dizolein, meit hac ean e vehai goulennet guet-t'ou,

*t* S. Thomas 2. 2. q. 77. a. 2.

rac neze é-ma aubliget d'el lareet. Ha bet goulennet pe ne vou, aubliget é nezé d'izeellat à briss revé enn dommage ag er sci-zé. Bout bèt trompet n'enn dè quet ur ræson juste éit trompein er-ré-ral (*u*).

3°. Mar de sclair er sci hac aize de ùelet, ma ne vai goulennet guet er guerhour, n'enn de quet aubliget d'el lareet, é-spicial à pé hum fie er prenour ar é habilitæt hemp goulenn nitra. Neoah ma n'enn dè sorh habil er prenour, nac calz avisèt éit guèlet er sci, deusto peh quer sclair é, er guerhour é-zou aubliget d'el lareer, mar dé pé *dangerusf*, pé *domajable*, pé *inutil* dehou. Unan sin hac ispridet, pehani é hum drompe à vrass é zeli hoah bout avertisset d'ur bihannan dré charité, é-spécial mar bai enn dra prenet *inutil* pé *domajable* dehou (*x*).

4°. Ur guerhour é ùerh unn dra, hac é gred é-ma disci, ne béh quet: ean e zeli neoah cousantein torrein er marhat, pé dizoumagein er prenour, à pé za dehou hanaùein enn enn dess groeit domage; meit hac ean enn dehai laret é uerhai ennedra el ma hoai, ha penauss benac ne hanaüai sci er bet, neoah ne rescondai à nitra. Pep unan é ouaire é-ma dibuennett

*u* S. Tom. quodlibet 2. 2. 2.. *x* S. Tom. q 77. a 3.

guerhein eed cainget, er guellan é blein er-fah. Guerhein deure é mesque leah, pé é mesque ivage, &c. ha quement-cé é oblige de restituein. Trompein er-ré é hum fie enn amp, el ur gounidec, ne labour quet asseſs, pé é guemér unn dra benac, rac ne gave quet é-ma payet asseſs. Ur servitour, é laire dré zan-dournn, é figur n'enn dèſs quet gobre asseſs. Ur meittour, é-ra er fallan graine d'enn Eutru : *pé* é-ra gueu doh é veitterie é tiſcar coait, plançon, é figur é-ma fermet rai quir dehou : *pé* é vorfonde enn doar à pé quitta. Unan enn-deſs ur gommenant, ul léh, é taule choucheu, *pé* coait braſs atal d'er-gueaſs, é figur é-mantt bèt priſet guet t'ou : ( er jouiſſance, *pé* er gorble é-zou bèt priſet, mæſs non paſs enn troge, er chouche ) *pé* é-ra gueu doh é Eutru é figur é paie rai à argantt commenant, rai à neüeyeu, &c.

Pébein é-retr dré Usur. Enn Usur é zou ur profit é tenner à-cause d'er péh zon preſtet : à pé guemeret mui eit ne houela preſtet. El-cé, preſtein argantt minouret, pehani é vou daccoret à pé veintt énn oüait, hac er profit pep blay-openn. 2°. Goulenn déhüyeu, corvéeu, chervadéu, guet unan-benac, rac ma

houefs prestet unn dra benac dehou;
3°. Laquat lonnet ar enn hantér profit, mæfs mar dantt ha bout ſtropet pé marhùel dré accidant, é vou enn hani ou mague é zougou tout er holl, &c.

Cuhein é-rerr liéſs enn Uſure idan enn apparance à contradeu mat, à béré hilleih é zou fauſs é conſciance, el enn darnmuihan ag er hontradeu *termenn acquitt*. El enn argantt preſtet eit pernein ul léh; par exampl, unan é preſte eit naüe vlai cant ſcoüet d'unn aral, eit h'er ſecour de payein ul léh à vill ſcoüet, hac é tenne er profit à cantt ſcoüet, é figur é-ma confort er prenn, &c.

N'enn dè quer permettet teennein profit ag ur preſte ſimple, meit ha hui ou pehai ur guir domage é preſtein, *pé* ma vanqueheoh ur profit ſclair, rac enn deliour n'enn deſs quer daccoret d'ér hourſe merchet; *pé* rac ma reoh dehou de hanaüein ſclair enn domage ou poai é preſtein, ha m'ann doai hum obliget d'ou tizoumagein.

N'enn dé quet permettet quemér argant, na treu aral, é preſte, guet unn Uſurér, pehani ne preſte meit el-cé, nameirt énn unn neceſſité vraſs, hemp éellet cavoüet é preſte el-léh aral: mæſs n'enn dè jamæſs permettet quemér é preſte guet

guet unn Usurér eit prenein lehiyeu, péré n'enn d'intt quet absolumant nececessér deoh.

II. Gueu é rett doh hou Nessan é terhel gueneoh éinep d'é volanté er peh é-zou dehou. 1°. É cuhein quittanceu, é virer contradeu, paperieu, péré é tennehai unn atal ér mæze à affær, mæss é oüarnet *pé* dré attahign *pé* aveit hou profithui, *pé* aveit gobér gueu ha domage doh-t'ou dré gass. 2°. É oüarnn guenoh er péh n'enn de quet deoh, el ur péh doar, unn ærhuë, ur glustre-benac, ur bennhüec, ul lonn-benac fariet, unn dra béoac aral cavet, &c. (rac faussé la reet, *er péh é gavèt é-zou deoh*) (*y*). 3°. É tardein à payein enn delé; é resuse, *pé* é nahein er peh é zeliet; é obér rai à zigueoreu brass, *pé* rai à chervat, péré ou laqua ér mæze à stat de payein hou telé. 4°. A pé ne hum laquet quet é poënn à ounit, nac à armerh eit payein er péh é zeliett, &c.

Remerquet hoah. 1°. Er retardemant, dré hou coal, à restituein, é gresque er péhet. 2°. Qu'el liéss guéh ma laret énn ou calon ne restituein quet, é zou qu'el liéss à béhet. 3°. Qu'el liéss guéh ma

(*y*) Coûtum. Art. 47.

vanquet, dré ou coal, à obér attantion é teliet. 4°. Qu'el lièss gùéh ma hum gave enn occasion de restituein, ma ra chonge deoh é telier, ha hou volanté neoah ne hum zoug quet de restituein. Hui é-ra qu'el liès à béhet, péré é zelt bout covesseitt, N'enn de quet asfess restituein, requiss é covessat er péhet.

III. Domage é-rer doh enn Nessan, 1°. A pé losquer, *pé* ma reviner er péh zou dehou: é lezell ei lonnet d'obér domage dehou: à pé torrer gùé *pé* planconnennen dehou: à pé ampoesonner, *pé* ma vlesser é tutt, *pé* é lonnet, &c. 2°. A pé oalgonzet, hemp gùir ræson, à unan benac, ha dré quement-cè é vire doh-t'ou à ounitt é voüitt: *pé* é ra gobér laquat ur Meittour ér mæze: *pé* é-ra d'ur servitour torrein é obre *pé* é-ra de unan youanc manquein ur chanche vat ha jaugeable: *pé* é vire doh ur marhadour à ùerhein, doh ur mechérour à gavoüet pratiqueu, &c. 3°. Enn ingaillerion, péré n'enn dintt quet néall, é carg-rai lott, eit hum ziscarg intt, *pé* hou amiet, ur syndic, unn deine à affære, é taulle tout er horvéyeu ar lott, eit meoagein lott aral; er serviterion, péré é zaibre *pé* é ive ag er péh n'enn de quet delier dehai, *pé* é ra enn alæzoo, hemp permission hou

mæstre. 4°. Er-ré é-zou chujet *pé* d'er fourne *pé* d'er veline, bac è-ya él léh aral : er-ré é hum guemér doh er hoideu *pé* forestteu, &c.

Bout zou hoah ré-ral péré zou obliget de restituein, 1°. Er-ré enn-defs ordreinet, commandet gobér domage d'enn Nessan : el ur mæstre, ur væstres, unn tatt, *pé* ur vam é gasse hou zutr d'obér gueu, *pé* ou secour d'obér, el de lairreah coait, lanne, graine, argant, freh, potage, &c.

2°. Er-ré é-ra fal conseill de lairreah, *pé* d'obér gueu: el de zistroein unn drabenac quentt enn invantoer, de guemér quentr er partage: *pé* d'ur servitour benac quemer é-cuéh. Discoein d'ul laire dré péh léh monnet, lareet dehou penaufs gohér, ha pegourse é cavou guel enn tu, &c.

3°. Er ré e cousante hac e lausque gobér gueu à pe eellant ha ma teliant miret : el unn tatt, ur vam, *pé* er væstre e lausque hou zutt d'obér domage : er serviterion, péré e lausque enn estran d'obér gueu doh hou mæstre, e lausque er serviterion aral de friponnein, *pé* er vugalé de lairreah.

4°. Er-ré e vele, e conze mat ha cair ag er ré e ra domage, éit reign courage dehai gobér hoah ; *pé* aveir hou miret

à reparein er gueu ou-defs groeit; *pé* e-ra goab, e oal-traite e anjuli er-ré ne fal guer dehai gober domage el er-ré-ral.

5°. Er-ré e foutire er-ré-ral de fripponnal, de lairreah: er-ré e prenn treu e ouyerr, *pé* e zouter e zou lairret: goarnn treu lairet: cuhein friponnet éit ma laireint, *pé* hou fecour de uerhein er péh ou defs attrapet: reign d'iver d'er vugalé, *pé* d'er ferviterion, péré e ouyer *pé* e zouter e laire hou zutt *pé* hou Neffan éit quementt-cé.

6°. Er-ré e zou lodec énn treu lairet: el ivet guin lairet, quicq attrapet, friantage groeit dré gueh, reign fecour de lairreah, reign enn ru: monet de ouarnn durant ma vou unn'aral é gobér é dro, &c.

7°. Er ré ne fannant-gricq à pé zelihentt dré hou harg *pé* dré hou ftat conze, crial, pé avertiffein: el er ferviterion, er ouarneryon, &c.

8°. Er-ré ne hum laquant quet e poenn à parrat, à pé eellant ha ma teliant parrar doh enn drouc: el er-ré zou payet, *pé* gopreitt éit quement-cé.

9°. Er-ré ne zizolo quet el laironci e-rerr, pé el lairron, er fripponne, à p'enn dé requifs hou difolein... à p'end defs ur Monitoer (meit ha-hui e vehai exantr) é-hoh obliget pé de zifclairein reih er péh

e ouzah, pé de restituein, ha de reparein enn domage groeit. Ha liess hoah é-hoh excommuniet, ma ne-zisclærier.

IV. N'enn dé quet affess guhave restituein er péh e-houess laïret: rac énn ur laireah dec scouet, mar e houess groeit gueu pemzec, obliget-oh de restituein pemzec; rac obliget verr de restituein enn danné goal gueméret, ha de reparein enn domage groeit: enn ur guir, rescondabl verr ag er profit manquet, ag enn domage arriuett à gauss d'el laironci e ret.

Ne laret quet, Me-mess ean covesseit, ha bet enn Absolvent à nehou: rac mar dé possible deoh restituein, ha ne perzet quer h'er gobér, na hum laquat é poenn éit h'er gobér, hou Covesinneu, hou Cnmmunioneu é vou sacrilegeu, ha qu'el liéss à bazenn de zisquenn énn ihuern.

Ne quemeret ennta jamæss nitra d'ou Nessan, ne rét jamæss gueu doh-t'ou: rac, émé hunn Salvér (z) Hac é teheoh hui de vout pinhuic affess, *éit bout mæstre ag er bétt antier, petra é chervigeou enn dra-zé deoh, mar dett ha coll hou ç'inean?* Menn é-ma oueitt er-ré é attrapai à pep dournn? *Disiruget int bét*, émé er Pro-

z Math. 16. v. 26.

*phete (a), ha couehet intt bét ënnn ihuern : rac nac él lairon, nac er ré avaricius..... nac rapinerion danné hou Nessan, ne yeintt jamæs de Ranteleah enn Eurru Doué (b).*

Guet eune ne artiuehai er malheur-zé gueneoh, seellet mat e huess nitra ne vehai quet deoh. Seellet mar e-houess coh-dele, ou pehai assayet ancoeheat. Seellet mar e houess groeit *pé* bét cause d'unn domage benac, ha reparet ean prontan ma eellehet. Henn dout lairet, ha restituet, n'enn dé quet asses; requiss é hoah cove ssat et péhèt ou poai groeit é lairreah, &c.

a Baruc. 3. v. 19.... b 1. Cor. 6. v. 10.

## CHAPISTRE XXIX.

### *Ag er er Goal-Gonzereah.*

GOal-gonze e-rerr é gueu, goal-gonze e rett é guir. 1°. Goal-gonze é gueu, e zou laquat ar gouste unan benac ur pehet, *pé* ur si, *pé* unn deffautt, à béhani n'enn dé quet cablus. Requiss é coveffat ur péhet el cé, mæs n'enn de quet hoah asses, rett é h'er reparein, mar dé possible absolumant. Obliget ob enota de hum zislarett plan, quitte à

vout passet eit ur gueueyat velimuss : rac quementt-cé n'arriue gueneob meit dré hou coal. Rett e hum ziflarett, à guementt m'ann dé possible, dérac oll er-ré ou cbeleuai, à pé gonzeoh el-cé : ha mar de ponner e ennn dra, hou avertissein de hum ziflareet, mar hou dess conzet : *pé* ma n'er groantt, aubliget eon énn ou léh, hac openn reparein oll er gueu hac enn domage e ellehai coueh ar nehou dré hou coal-gonze. Reparein é inour à ziargouste hou c'hani.

2°. Goal gonze é guir, e zou decri, *pé* conze sal à unan benac ardran é cain, hemp intantion var, na raison juste erbét. Me lare, *hemp intantion vat na raison juste* : rac n'enn de quet goal conze é avertissein unn tatt, ur mæstre, ag enn drouc e ra hou bugalé *pé* hou serviterion : nac avertissein enn Eutru Person, *pé* unn deine honnest hac à autorité bénac énn ur Barréze ag er scandal *pé* sal affærieu e passe énn ur hanton, *pé* enn unn ti bénac, éit ma laquei reihtet, mar guel : nac ur servitour e avertisse é vestre enn hum zirange hou bugalé, enn-ou laireer, &c. obliget intt memp de quementt-cé : n'enn de quett goal-gonze é-hoah disclairiein d'en Eutru Person unn ampechemantt e bannauet itré priedeu

e-ya de zimeéin ; na laquat hou ç'hannhue ar ur Monitoer ( meit-ha hui e vehai exantt,) ha disclairiein er uirioné d'er Juge : obliget oh memp de quemenrt-cé é conscíance hac idan boenn à vout excommuniet, &c.

Allass! ar quemenrt-cé pép e daue, à pé zelihentt conze, hac e gonze à pé zelihentt tauein, ha drizé-zé e hum zanne? Nitra communoh éit er goal gonzereah, ne gleuer quein partout. Nitra necesseroh de reparein éit er goal gonzereah, *Enn inour e-zou précíussoh éit hilleih à argantt* (c) : ret e ennta reparein enn inourzé, à guementt ma houess enn bihaniqueitt. Nitra diæssoh de reparein éit er goal-gonzereah : penauss derhel ur gonze reitt ér hartér, hac e gresque enn ur ridec avel ur blotten earh roullet? Penauss laquat er ré-ral d'ou dout quemeott à istime éit enn hani e houess decriet, el ou doai quentt?

3°. Tést ur goal-gonzér e zou el ur glean à dri luemm, hac e ra tri taule liéss mortele. Ean e lah é inean hac e lame graice Doué guet hi : rac er goal-gonzereah é tra à gonsequance ha ponnér, ezou ur pehet marvel. Mar dé neoah unn

c Prov. 22. v. 1.

dra sclair ha hannauet guet enn oll, n'enn de quet ur péhet marvel conze ag unn dra el cé: douget neoah à velimein ur goulr, péhanr e-hum chairrehai pronttoh, pé n'er refresqueoh quet. Mæs mar dé unn dra vrasf cuhet, n'enn dé quet hannauet guet calz à turt, conze à quementcé d'er ré n'er gouaire quer, n'a nou'h dess raison juste er bét d'er goutt, e zou ur péhet marvel. *Er Goal gonzerion ne yeintt jamæs d'enn Nean*, émé S. Paul (*d*).

4°. Er goal-gonzéer e-ra ur memp taule d'enn hannr er cheleue guet plégeadur. Rac ne vehai quet goal-gonzet pè ne vehai quet ré e-hum blege è cheleuet. El:cé unn tarr, ur vam, ur mæstre, ur væstress, pé oll er-ré enn-dess droit de gommandein, e péh, mar lausquanrt er ré ral de oal-conze dérac-t'ai, mar quemérant plegeadur doh hou cheleuet : rac *n'enn de quett hemp quin er-ré e ra drouc e verite er marhue éternelle*, *mæss hoah er-ré e couffantt d'enn drouc* (*e*).

Er-ré n'ou dess quet autorité ar er goal-gonzerion e-zeli assaye pé dihuenn er-ré e zecrier, pé hum denn ag er hompagnoneah, (mar dé possible) pé discoein ur mine triste ha facher bout obliget de gleuet

*d* 1. Cor. 6. v. 10... *e* Rom. 1. v. 32.

treu el-cé, &c. rac, émé S. Bernard, ne ouzan quet péhani zou cablussan, pé enn hani e oal-gonze, pé enn hani e cheleuet guett plégeadur : er goal-gonzér en-defs enn diaule énn é veec, hac enn aral enn-defs ean énn é scoharn.

5°. Er goal gonzér e-ra liefs domage ha næze de gorf ha de inean enn hani e zecri, ha forh liefs gueu doh é inour. Hui e oal-gonze ag ur méchirour, ag ur gounidec, ag ur servitour, &c. péré ne vihuentt, innt ha hou zutt, meit doh hou gounidec. Hui e lare unan n'enn de quett sur à zournn : ag unn aral é-ma ur goal-péh guet é teai : ag er gounidec-cé é-ma fal é labour : ag er méchirour-zé é tifcouffi enn treu, ha ne ra nitra à fæçon : ag ur marhadour, n'enn-defs meitt fal varhadoureah, éma unn affrontér, &c. Deine ne hum fie mui énn-hai ; ne gavantt quett mui de ouni ; duein e rantt guet enn nanne, int ha hou zutt. N'enn dè quementt-cé lemell-hou buhé guet-t'ai ?

Ha ne oal gonzeheoh el-cé meit é secret, *ha ne zanteheoh el-cé meit el unn aire hemp gober brutt* (*f*). Martezé, enn hani e zecriet, e ouyou, ean enn dou dohoh er brassan cass, n'ou pardonnou martezé

*f* Eccle. 10. v. 11.

jamæſs, ha bui e vou cauſe d'er pehedeuzé. Ma ne ouaire e ma hui é enn-defs ean decrier, ean e ouaire atraue é-ma unanbenac é : ha quementt-cé e-zou affefs éit reign dehou pé er braffan anquin, pé er velimuffan malice. Pihue e vou cauſe ? Hui.

6°. Openn hui e hum laqua énn unn ambarafs terrible, à péhani ne vou quet æze deoh hum denne ; rac er pehet cé n'enn de quet el er-ré-ral : n'enn dé quet affefs deoh hum affligein derac Doué, b'er boveſſat, goulenn pardon. Ur ſervitour mat laqueit ér mæze, hac e goll é obre : ur gounidec ne gave quet mui de ounit : ur méchirour ne gave quet mui labour, ur marhadour ne uerh quet mui : ur verh laqueit idan enn treirtt dré hou fal-conzeu, &c. Obliget-oh de zeparein oll enn domage-zé. Péh unn ambarrafs !

7°. Er pehet malhurufs-cé n'efpergn hanni : nac er-ré vrafs, nac er-ré vihan, nac enn dutt ag er bétt, nac enn dutt à Ilifs : unn taul-cair é mêmp turull dants ar er-ré deuehan-menn, ha dré-zé miret doh-t'ai à obér quafi nitra à vatt énn ur Barreze. Unn deine à Ilifs enn devazé miret doh hilleih à pehedeu énn ur hanton : enn deveze convertiffet hilleih à pehedeu : mæls unn taull teat e-zou couêhet

ar nehou, quasi deine n'enn-dess mui à confiance énn-hou, &c. Pihue e rescondou ag er vat enn devezé groeit, ag enn drouc enn devezé parreir, ag enn ineanneu enn devezé secouret de hum salvein? Enn hani enn-dess ean decrier. Er goal-gonzereah e hum guemér doh enn oll, ean e zizoar memp er-ré varhue éit gobér hou frocéze, ean e zispenne er ré vihue, hac ean e zelier bout souhet geudé quement-cé, mar lare er Speret Santele (*g*), *Ur Goal-gonzér e-zou abomination enn oll dutt?*

REMÆD. El lonnet goué ha furiuss e vehai donneit ha laqueitt de bleguein, émé S. Jacques (*h*), ha ne hum laquerr queté poenn à zerhel unn teat velimuss... Hum zefiet à hanah, hou experiance e lare deoh asses é péhet liess dré hou conzeu. Goulennet à creiss hou calon guet Doué er graice de changein.

1°. *Pouizet er-hat hou conzeu* (*i*), ha chonget erhat é vou ret deoh daccor conte ag eon disterran guir: oll é veintt pouizet derac Doué.

2°. Laqueit unn dalh-mat ar hou péec (*k*), éit ne coozehet sal jamæss à hanni:

*g* Prov. 24. v. 9.... *h* Jac. 3....
*i* Eccli. 28. v. 29.... *k* ibid.

chonget

chonget énn hou péhédeu hui-memp, ha n'ou pou quet amzér de chongeal er-ré hou Nessan. *Hui e ùèle ur b'ouzenn ar lagat unn aral*, émé unn Salvér (*l*), *ha ne ùèllet quet unn tresse ar hou ç'hani.*

3°. Groeitt el er Prophete, pedet enn Eutru Doué de *laquat unn orr ar hou pèec* (*m*), éit ne larehet jamæſs ur guir einep d'ou Nessan, meit el ma carreheoh ma vehai laret à hanah hui memp.

4°. Ne oual-gonzet jamæſs, na ne souffret quet ma vou goal-gozet dérac-oh: à pé *rerr ur mine triste d'enn hani e oal-gonze, è rerr dehou tauein*, émé er Scriture santele (*n*). Changet à barole: laret mar, mar dè possible, ag enn hani e zecrierr. Dalhet ferme éinep d'er péhet-cè, el p'ou pehai, *Laqueitt unn alhué ar hou pèec*, guet eune à oal-gonze, revé enn avis e-ra demp er Scriture (*o*).

*l* Math. 7. v. 3.... *m* Ps. 40. v. 3.
*n* Prov. 25. v. 23.... *o* Eccli. 28. v. 28.

## CHAPISTRE XXX.

### *Ag er Gueuyérr.*

NE *laret quet gueu*... émé er Scriture (*p*), *rac enn accustumance-zè n'enn de quet mat.*

*p* Eccli. 7. v. 14.

Ur gueu e-zou ur gonze, *pé* ur sign éinep d'er péh e chonget, guet enn intantion de trompein enn Nessan. Me lare, *éinep d'er péh e chonget* : rac hui e eell conze éinep d'er ùirioné hemp larèet gueu, à pé chonget é ma er ùirioné e laret. Me lare hoah, *guet intantion de trompein* : rac larèet piqueoll daufenneu, marveilleu, e ouyérr erhat ne veintt quet credet guet hanni, n'enn de quet ur gueu.

Bout zou tri sorte gueu. 1°. Ur gueu e-ra næze ha domage, *pé* poenn. 2°. Ur gueu eit hoarhein : 3°. Ur gueu eit gobér plegeadur de unan benac, hemp gobér poenn d'unn aral, pè e larerr eit hum denne à bresse. Enn eu dehuehan n'enn d'intt quet liess-mat pehedeu marvel : pehet intt neoah, évéheitt doh-t'ai.

I. N'enn de jamæss permettet larèet gueu, ne vern é péh occasion, nac é péh affær. Doué zou mæstre à guement-trazou, ha drè quementt-cé ean e eellehai permettein deoh quemér à zanné hou Nessan, mæss ne eellehai jamæss permettein deoh laret enn disterran gueu ; pass mêmp eit sauvein hou puhé hemp gobér poenn de hanni. Guèl ouai guet er Varryret merhùel, eit laret ur gueu, rac intt e ouyai e laré dehai en Apostol S.

Paul (q), *Quitteit er Gueuyer, ha pepunan larèet er ùrioné d'é Nessan.*

Petra, e larehet hui, ne vou quet permettet laréet gueu eit miret à vout noezet, à vout fouettet : eit miret doh brutr, doh unn drouc brass benac, eit sauvein hunn buhé? Narenn, émé S. Augustin (r), hac oll enn digueareyeu-zé e glasquer eit excusein er gueuyétr, e-zou fauss. Ne vehai quet permettet laréet ur gueu eit salvein inean unan benac : bihannoh calz ennta é vehai permettet el laréet eit sauvein er vuhé ag er horf. Ur heroaidur prest de verhùel hemp Badiennt itré deornn tutt batbar, payannet; ne vehai quet permettet, em'ean, laréet ur gueu eit enn tennein guet-t'ai aveit her badéein. Enn unn occasion el-cé ne vehai quet permettet gobér ur faute einep d'er puretet, ne vehai quet permettet éhué ennta gobér ur faute einep d'er ùirioné. Chetui penauss é conze S. Augustin, Doctor brass ag enn Ilis.

II. Ur gueu e-ra poenn vrass d'enn Nessan, pé e-ra domage vrass dehou pé énn é vuhé, pé énn é inour, pé énn é zanné, pé énn é gredenn, énn é Fé, e-zou ur péhet marvel : rac er gueu-zé e-zou

q Eph. 4. v. 25.... r Lib. contr. Mend. Cap. 20.

éinep d'er ùirioné, éinep d'er justice ha d'er Charité deliett d'enn Nessan : raccé émé er Prophete (s), *Doué e gollou oll er ré e lare gueuyérr* el-cé, rac *ur bèec gueuyad e lah enn ineann* (t). El-cé er-ré e ansaigne exprès unn dra-benac éinep d'er Fé, éinep de Lezenn Doué, *pé* éinep d'ansaignemant enn Ilis (hilleih zou ag enn Doctoret-cé ar er mæzeu, péré e-ra ul Lezenn d'ou gousse, hac e lorbe er ré-ral) : er-ré e annonce exprès faufs miracleu, faufs indulgeanceu : er-ré e ùerh, *pé* e ansaigne Pedenneu, Oræsonneu, guet peré ne varhüer jamæs hemp Covesion : er-ré e Covesion e lare exprès enn-ou-dèss groeit ur péhet énorme benac (pehani n'ou defs quet groeit) eit ma reintt ur Govesion generale éinep d'avifs ur Hovesour : er-ré e zeguise, e vihanna quementt ur pehet brafs benac é Covesion, ma rantt de gredein n'enn dè meit ur pehet veniel, &c. Oll er-ré-zé e-ra ur pehet brafs, ha guhavé sacrilege.

III. Mæfs ahoele, é larehet hui, é mill occasion aral ag er bétt é-ma permettet bizzein, clasque troyelleu, larèet conzeu double, à zeu-antand eit hum ten-

s Pf. 5. v. 6.... t Sap. 1. v. 11.

nein à presse ? Ne verr quet obliget perpet de zisclairiein ha de larèet ol er péh zou gùir, dangerusſ vehai memp quementt-cé, pé vehai ret hel-larèett de quemeńtt hani er goulenn : eit resconde dehai, laret n'enn doh quet obliget de rescond, &c. Mæſs n'enn dè jamæſs permettet biæzein na bout double eit trompein : hac er-ré enn deſs bèt ansaignet é ouai permettet gobér el-cè à pé ouai necessèrr *pé* profitable eit conservein er vuhé, *pé* enn inour, *pé* enn danné, *pé* aveit unn œuvre mat benac aràl, &c. (*u*) e zou bèt condannet dré hunn Tatt Santel er Pape INNOCENT XI. ér blay 1679. N'enn dè quet ennta permettet trompein unn Neſſan dré gonzeu double.

Me ouaire ne vou quet er péh e scriuan de grat hilleih à tutt ag er bètt : mæſs ne zelian quet hou zrompein, eit assaye pligein dehai, na bixſein éinep d'er ùirioné. Pligein e-reintt ahoele d'er-ré e zouge offansein Doué.

Ne laramp ennta jamæſs gueu, ne laquamp jamæſs fausonni er bèt enn unn honzeu. Ha hui Tatt ha Mam, Mæstre ha Mæstrèſs, ne souffret jamæſs hou pugalé na hou serviterion de larèet gueù.

*u* Prop. 27.

Reit dehai d'antand er péh e rebreichai hunn Salvér d'er Juivet : *Perac ne hanauet hui me langage ? rac ne eellet quet cheleuet me honzeu ; er goal-speret e zou hou Tatt*, em'ean dehai (x), *ha hui e sal deoh gobér er péh e blige dehou.... à pé lare guen*, *ean conze à nehou ean-memp*, *rac m'an dè gueuyat ha tatt er gueuyér*. Mæs er-ré e gare er ùirioné, e zou hugalé de Jesuss Chrouist, pehani *zou er gùir hént* à salvedigueah, é pehani ne fariert na ne hum tromper quet ; pehani *zou er ùirioné* (y), rac ne trompou na ne vanquou jamæss d'er-ré e laquei poenn d'er hemér aveit sqùir, ha d'enn heli ; pehani *zou er vuhé*, rac ean enn-dess grateit er vuhé éternel d'er-ré e vou fidele dehou.

É pep occasion dihoallet doh er gueuyer, avel er Roué santel David : *Me-mess laret menn guir*, em'ean (z), *me resolution é dihoal guet quemenitt à sourci é pep occasion*, *éit ne péhein jamæss dré me zeat.*

---

x Joan. 8. v. 44.... y Joan. 14. v. 6.
z Ps. 38. v. 1.



## CHAPISTRE XXXI.

### *Ag er Hcrolleu.*

ER hcrolleu e zou bèt dihuennet à viscoah. Rac 1°. Enn hani e ya de grolle, e hum laqua énn dangér à pehein; hac *enn hani e gare enn dangér*, émé er Scriture santele (a), *e-hum gollou abarh.* 2°. Rac ean e-ra unn dra dihuennet dré enn Ilis, ha dré Ordreinanceu er Roué.

1°. Cheleuet er péh e larai Tertulienn bout-zou ardro pemzec-cant vlai d'er-ré e gare bombanceu haval doh er hcrolleu: *Ne fall quêt deoh ennta quittat compagneah ennemiset Jesuss Chrouist?... (b) Ne fal quet deoh renonciein d'er scolage-zè à pep sorte fallanté?... Na hum denne ag enn ære-zè ag enn amzér corromplet hac ampoesonnet guet bouèh er ré e ganne, pé dré er sonnerion?... Laret er péh e garrehet, é-matt honnest, n'enn-dèss droue er bèt enn-hai, ha rac-cé enn um bliget énn-hai: Ne zistramper quet*, em'ean, *er poeson énn huilér éit er reign d'ivet, mæss er-reign e-rerr deoh ér péh e garet muihan, étt m'ann œvrehet æsfoh... Mar domp cbliget de zihoall guet er brassan sourci doh*

a Eccli. 3. v. 27.... b De Spect. 27...

enn oll péhedeu einep d'er buretet, penaufs é vou permettet cheleuet er péh n'enn de quet permettet laret ? (c) Penaufs é vou permettett sçellet guet plegeadur, er péh é vehai ur pehet brafs gobér ?.. Cair e-houefs larèet é mantt hoaneft ha n'enn defs quet à zrouc énn-hai, n'enn de quet possible deoh derhel hou-teulegat, na hou chonge, na hou calon... Openn hac e vehai guir larèet ne ret quet drouc er bèt à hou tu, hui zou causé pé occasion d'er ré-ral de obér. Allais ! em'ean hoab (d) cair e-houefs clasque digueoréeu éit affaye mouguein hou conscianee, deine ne hum dro guet anemiset *Jesufs-Chrouift*, meit goudé enn dout ean abandonnet. Ne eellerr larèet er memp tra ag er bcrolleu ?

É amzéer er memp Tertulienn, ur Vouefs, e ouai oeit d'unn tolpe, d'ur gompagnoneah el cé, e ouai deit d'er kær positett guet Lucifer. Enn deine à Ilifs, pehani e ouai oeit d'er hon jurein, e oulen-nai guet t'ou penaufs enn-enn douai bèt enn hardehtet de hum gueméer ha de possitein el-cé ur Grechenn èfs (e) ? Perac ? émé enn diaul hardeh-mat, ùnn dra sorh juste e'mefs groeit, *Me mefs-hi cavet ém lott hac ém-zra.*

c De Spect. 17.... d 15.... e Ibid. c. 29.

Doué e lare demp oll, *Ne hum lausquet quet de monet d'ou sal inclinationeu (f)* na d'ou sal desirieu. A peban ita neoah er gret miserable-zè e-houess de grolle, meit ag er sal inclination enn dess er pautret hac er merhet eon éile aveit éguilé? Rac ne hum bligerr quet, yeinnein e-ra memp er grolle, ma n'enn dintt ansamble, hac enn hani e grollehai é hunan, e vehai quemérect eit ur fol. N'enn dess ennta meit enn amoedage ag er bétt, meit er pleg malhurufs, meit er gret infame ag ur galon corromplet e ra doh carein er h'crolle: *Hac ean e cell unn deine*, émé er Scriture, *doug enn tan itré é zivrèh hemp losquein é zillat, ha querhet divot ar er gleu hemp losquein é dreitt? El-cé ne cell quet tostat de gompagnoneah er Merhet, hemp couci é galon, mar touche doh-t'ai (g).*

2°. Er hcrolleu e zigueor enn orr d'enn oll pehedeu, dré er seelleu lubricq, dré er honzeu libre ha tinerr, dré er gesteu dijauge, dré er boufonnereaheu sot, dré enn desirieu louss, dré enn amoedage à speret, dré er gret criminele à galon, dré enn dirangemanteu méhuss, &c. ha neoah éinep d'er puretet n'enn dess oitra

*f* Eccli. 18. v. 30.... *g* Prov. 6. v. 27...

difler ; rac-cé enn unn avertiffe er Scriture Santele, *Ne hantet quet ur Grollerefs, n'hi cheleuet quet, guet eune ne hum golleheoh drè er chalme à-nehi (h)*.

Er Pautret youanc ne saullantt ar-réral meit feelleu leine à zizirieu fal : er Merhet youanc, dré hou grimeu, dré hou gusquemanteu dijauge, hou abillemanteu diffournifs éit bout feellet ha hoanteit, e alume é calonneu er-ré-ral enn tan infame à lubricité : hac el-cé e rantt enn éile d'éguilé unn taule mortel, hac é couéhantt é liameu Lucifer, émé S. Yahann Chrifoftome (*i*).

Openn en infame Paillardiah, de pehani er hcrolleu e-ra occafion, intt e zoug hoah d'enn oll pehedeu aral. 1°. D'er gloer ha vanité, rac foutci brafs e guemérerr de hum allege, de hum ufquein éit bout braue, de hum quinttein éit diffædein, de grolle erhat guet eune ag er méh, de hum reforcein éit bout feellet. 2°. D'er goal difpign, dré el laironci e-rerr eit enn dout bragucreaheu, drè er chagrin e-rerr d'unn tatt ha d'ur vam, rac ne rant quet dillat affefs, dré er gobreu e laquerr de vragal, hac unn tatt hac ur vam, *pé* berdér, ha guhavè bu-

*h* Eccli. 9. v. 4... *i* Hom. 56.

galé e lausquer de zùein ha de verhùel guett nanne : enn delé é vanquer à païein, mæs cavein e-rerr de reign eit secour gobér feste. 3°. D'enn ivi ha jalousi, rac fachet verr e üelet er-ré-ral gùel gusquet, é üelet é her quenttoh devat er-ré-ral, é üelet enn-ou-dess *ré pé* gùel, *pé* braûoh é crolle guet-t'ai. 4°. D'enn Ivraignereah, de pehani eon-hum abandonner goudé bout bèt tùemmet mat *é* crolle ; eit achiüe, hoah hum zoug e rerr guet muyoh à hardehtet de pep sorte infamité. 5°. D'er holere, d'er hass, d'enn dispute, d'er malice, ha d'er fouettereaheu, péré e arriüe forh liess dré enn urbenn ag er h'crolleu. 6°. D'er Paress : ur horf malhurus scùihet é crolle, unn ispric trevariet guet er sorbe ag er feste, ur galon gouniet guet er pehet, pénaus vou pédein Doué guet gouste ha devotion ?

Péh hannhuë e-ra enn Tadeu santell d'er h'crolleu? *Unn trafic à Paillardiah*, émé Tertullienn (*k*). *Ur scolage à lubricité*, émé S. Yahann Chrisostome (*l*). *Profession public à pep sorte infamité*, émé S. Augustin (*m*). Bocenn enn ineanneu, biüance enn oll vinceu, émé S. Cyprienn, &c.

k De cultu fœm. c. 11.. *l* Hom. 56.
*m* L. 1. de Conf. Ev. 1. 33.

3°. Dré er hcrolleu e-rerr disprisance à hilleih ag er Sacremanteu. Eit bout de Jesufs-Chrouist, hui ou poai, enn hou Padiènrr, renonciett d'enn diaule, d'é vobanceu ha d'é oll œvreu: mé antand, d'enn oll assambleieu, d'er hcrolleu, d'enn divertissemanteu dihùennet, &c. ha bermenn, eit bout d'enn diaule, hui e renonci de Jesus Chrouist: rac, émé S. Cyprienn, énn ur gonze einep de vombanceu el-cé (*n*), *Monett d'œvreu enn diaule goudé bout bèt de Jesufs Chrouist, e zou renoncicin de Jesufs Chrouist, el ma ou poai quentt renonciett d'enn diaule.*

2°. Ér Sacremant à Confirmation hui ou poai receüer enn nerh d'avoüein à voéh ihuéle er Fé à Grechenneah: ha bermenn énn hou crolleu hui e-ra d'antand à voéh inhuéle e talhet doh bombanceu Lucifer. 3°. Ér Sacremant adorabl ag enn Auter hui e guemér Judass aveit scüir: bidihuë doh enn daule Vasque é receu Jesufs-Chrouist, hac arboah enn trabisse, émé S. Ephrem. (*o*) A penn doai er Juivet laquei dourn ar Jesufs, intt e tolpass tro-ha-tro dehou par-ivi pehani enn devezé ean insultet mùihan. Hilleih e cesse à monet de groll durant ur miss benac, eit henn doutt

*n* Cyp. de Spect., *o* Tom. 1. c. 45.

enn

enn Absolvenn, ha quenttéh el ma ou defs hi bèt, (ha gubavé en dé ma ou defs communiet), é hantt arré par-ivi pehani e offansou muihan enn Eutru Doué. 4°. Ér Sacremant à Benigeon hui e flou ar hou teulin, e-ra er mine à vout affliget à hou pehedeu, é zifco unn apparance cair à contrition: hac arhoah e hum abandonne d'ur joy dicampenn, d'er folleah ag er h'crolle; doh hou cuélet, é eeller lareet, enn e houefs quæ hou pout bet quæ, ha m'ar sal deoh bout pardonnet, é hoh obliget forh liefs d'obér penigenn à hou penigenneu memp. 5°. Ped zou bet tofte d'er marhue: doh hou guélet, haval ouai é oentt changet; passet é er hclinhuet, deit é er yehet, ha quenttéh d'er pehet. Liefs unan coh hac ancienn, ne eellou quet mui hum ſleigeal, na ſehuel à hé léh, e vou er guettan é lacat er ré-ral é train, ha doh hum vantein ag er peh é defs groeit, eit reign hardehtet d'er-ré-ral de vout éhué fal. 6°. Er h'crolleu e cnuci forh liefs er priedeu, e laqua jalousi itré-d'ai, liefs cafs ha difsputt, hac à la fin e hoq ia enn desfordre braſſan ènn tigueah, &c.

Él-léb ma hefs *failleu dijauge, inou é-ma sur enn diaule*, émé S. Yahann Chrisoftome (*p*). *Enn dro ë zou é gamaradet*,

*p* 40, in Math.

hac ean zou é creis, eit turul é fleme ſiac é tantationeu ar bep unan, émé S. Charles. El-léh *ma hess sonnerion ha crolle*, émé S. Ephrem, *inou é-ma er oaflet eun dalledegueah*, enn unn amoedage miſerable ; *inou er Merhet hemp inour* nac honneſtiſs *e hum zanne* (q) : *enn Ælet e hum afflige* é ùélet é offanſant Doué, hac enn-e-hum gollant : *inou éma braſſan joy hac victoer enn diaule*.

. II. Er b'crolleu e zou dihuennet dré enn Iliſs, ha dré Ordrennanceu er Roué. Hunn Mam ſantele enn Iliſs, perpet ſourciouſs à hi bugalé, enn deſs à viſcoah dihùennet doh-t'ai er h'crolleu, er feſteu el unn occaſion d'offaoſein Doué, hac ur vamenn malhuruls à bep ſorte péhédeu. Rac-cé gùéh aral *er-ré é vai bét hardéh aſſeſs aveit crolle toſte d'unn Iliſs, d'ur Sule, pé d'ur Gouille bénac*, mar promettentt changein, *é-rerr ur Benigenn dehai durant tri blai* (r) : Ér blai quetan yune tri dé ér ſuhunn, bara ha deure, jamæſs quicq : énn-eu-vlai aral, é-rerr dehai ur ſoulangement bénac forh diſter, mæſs jamæſs meit vigile. Braſs é ennta er péhet, à p'enn dé quer ruſte er benigenn. Mæſs ne verr quet mui obliget d'obér ur

q Tom. I. c. 45. r Can. Pœnit.

benigenn el-cé; ba changet é enn Ilis? Non pas, non pas, n'enn de quet changet, na n'hi défs quet hum drompet, na n'err groeie jamæs, goarnet é berpet dré assistance er Speret Santele, na Justice Doué éinep d'er pebet n'enn de quet changet éhué : mæs enn dutt zou changet. Penaus é reheoh-hui ur benigenn quer ruste zé, à pé lausquet liels ur benigenn sorh douce ? N'ancoehet quet neoah enn Ilis n'enn de quet changet, na Justice Doué éhué.

Er Honcile assemblet é Milan, à behani S. Charles Boromée e ouai Arh-Escob, e lare é-ma er h'crolleu er brassan scandal hac enn occasion d'unn nombre bras à péhedeu, dré er chongeu lous, er honzeu infame, er gesteu dijauge, er bouffonnereaheu dishonest, enn desirieu criminel, &c. ha goudé er sorte festeuzé ita liessan er fouettereah, enn ivraignereah, er paillardiah, hac er brassan offanse de Zoué.

Ur Honcile aral ér memp Kær, ér blay 1582 e zihuenn er ridereaheu nos, er filageu sassarus, enn tolpe criminele, er scolage-zé à libertinage hac é fallanté, é pehani enn-hum zastum er-ré ag er hartér éit offansein Doué ínou, hac ar enn héntt.

Er Honcile déuéhan é Tour, de behani er Brovince, é péhani é-homp, e zelé aboéissein, e venace à excommuniein hac à laquat idan çansurieu enn Ilis, er-ré e-ra sestu el-cé, é spicial durant enn Office, hac e zihuenn absolumant ha gronce doh enn Tavarnision, ha doh pep-unan à raihn de zaibrein na de ivet, (na meit d'er passanderion) na de reign ti de hoari, na de reign tu nac occasion d'er hustumeu fal ha scandalus el-cé. Rac-cé enn Ordreinnanceu à Escopti Guénet e venace éhué à excommuniein er-ré e ra ti, hac er-ré e ya d'er festeu nos, d'er filageu, d'enn niereaheu, ha d'enn oll assambleieu fal-zé (*s*).

Enn Eutru Charles-Yahann à B'vertin enn-dess Doué énn é visericorde reït-temp aveit bout hunn Escob hac aveit hum hondui, énn é Lihierr ag er blai 1753, e ordreinne absolumant » d'enn dutt à » Ilis gobér hou fossible éit effacein er » filageu à pautret ha merhet, er ridé- » reaheu nos, é spicial ag ur Kær d'un » aral, enn ærædeu brass ha saffarus, er » fraudeu, hac er hcrolleu publicq: rac » malhurusemant ne ouyerr meit rai péh » quenn dangerus intt, ha de pegue- » ment à behedeu é-mantt occasion.

s Additi. Art. 1.

» Ean e zihueon hoah doh en dutt à
» Ilis à moner de laréett eon Overenn
» d'enn Ilisieu, d'er Chapelieu, étal
» péré, *pé* dré enn occasion à béhé é-hesa
» gourenneu, melladeu, pè crolle : hac
» ean e venace à excommuniein : hac à
» laquar idan çansurieu enn Ilis, er-ré
» n'aboéissent quer ».

Guel e ennta lezele er Chapelieu de goueh, éit ma vou offanset Doué dré enn occasion à nehai : ha ne ouaan quet penaufs é eeller cavouet tutt, hac à pep sorte, péré e saue guet er h'crolleu, ou autorise, hac e-ra ru dehai. Quementt Catechene zou ou dihuenn ; hac openn m'ano d'iott condaoner dré enn Ilis, Ordreinnanceu er Roué ou dihuenn hoah.

III. Ni e aihuenn doh enn oll Jugett, ha doh enn oll Tutt à Lis, à leael gobér d'er Sule ha d'er Gouile na Foerieu, na Marhadeu, na Crolleu, ha ni e ordreinne dehai punissein er-ré ne beraeintt quet aboeissein (†), &c. Enn Ordreinnance groeir e Blois Art. 38 e commande er memp rra.

Er Parlemantt à Vretaigne *pé* à Vreih, e zihuenn gobér assemblée, na rolpe er bé de nos, é figur niein, *pé* daccor

† Ord. à Orléans art. 23. 1560.

niereah ; hac e zihuenn éhué doh enn Tavarnision à reing d'ivet brevage er bèz durantt enn Office d'er Sule na d'er Goüile idan boënn à payenn enn amande (*u*) ; hac é ordreine d'er Jugett ha d'enn dutt-à-Lifs derhele dournn de guement-cè, pé intt é tescondou ar hou houste, hac é païou à-ziar hou hani... Er memp Parlemantt-cé enn-dess hoah dihuennet goudé doh pep sorte tutt à grolle nac à hoari dérac enn oll toste d'enn Ilisieu ha Chapelieu durantt enn Office, idan-boënn à vout punisset revé er vrastet ag er faute (*x*).

N'enn dè unn dra souhuss hac estrange ma vehai ret quemer quement-cè à hoënn éit miret doh Crechenion à offansein Doué hac à hum goll éit berhuiquin jamæss ! *Petra é glasquet-hui guet bombanceu Lucifer, de béré enn é-houess renonciet* énn hou Padientt ?

*u* Arrest 1670... *x* 1681.





# INSTRUCTIONEU SANTELL,

*Èit derhell chonge ha profitein ag er Retraite.*



## ÈIL POENTT.

*Declina à malo, & fac bonum.*

Peéllet doh enn drouc, ha groeit er mat.

ER honzeu berr-zé e-tal enn hirran Perdec. *Peélleit doh enn drouc, ha groeit er mat*, ne fautt quein éit bout ur Sant. N'enn dé quet affefs ennta aveit ur H'crechenn pellat doh enn drouc, delaréet-é, doh er pêhet, à behani emefs conzet ér Poentt quetan, requifs e hoah gobér er mat : rac-cé iné affeyou conze deoh hoah ag er Vertuyeu principall e zeliett pratiquein, hac ag enn Ævreu-mat e zeliet gobér. Lod e feel enn

oll, lod ne feelant meit mar à unan é particulier. M'expliquou enn éil hac-éguilé, mar guellan. De guétan ag er Vertuyeu e feel pep Crechenn.



## CHAPISTRE I.

### *Ag er Vertuyeu énn generale.*

UR Vertu à Grechenneah e-zou unn donezon surnaturel e chom énn inean, e zoug hac e secour Mab-deine d'obér-vat, ha de bellat doh enn drouc.

Bout-zou deu sorte: er Vertuyeu Tologale, hac er Vertuyeu Morale. Bout-zou tair Vertu Tologale: er Fé, enn Esperance, hac er Garanté. Ag er Vertuyeu Morale bout zou pedair Cardinale, enn *Avisſ* pé er *Prudance*, enn *Nerh*, enn *Tamperance*, hac er *Justice*. Hanhuet intt Cardinale, rac à nehai é-ta er Vertuyeu aral, él er branqueu doh ur chouche. Hannhuet intt *Morale*, rac ma tessant-demp reglein er hatt hunn buhé, raportein hac auffrein hun obereu de Zoué, hac um gomportein ér bétt-menn revé é Lezenn santele.

1°. Enn *Avisſ*, pé er *Prudance*, e-ra demp diffohr er péh e blége de Zoué, doh er péh enn offance: er péh unn tosta de

Zoué, doh er péb unn pella doh t'ou : et péh zou mat, doh ar péb zou drouc : hac e-ra demp istimein enn disterran Ævre mat, groeit aveit Doué, guell éit enn oll actioneu cair hac inourable groeit aveit er bétt.

2°. Enn *Tamperance* e ziftag hunn halon à zoh enn treu ag er bétt, er plégédurieu, er madeu, hac e-ra demp profittein à nehai aveit hunn necessité ha dobér hemp quèin, éit substantein hunn buhé ha soulagein hunn Nessan : hac e laqua énn unn halon enn desir ag enn Nean.

3°. Enn *Nerh* e-ra demp seahein oll er péh e vehai diæze énn hentt à hunn salvedegueah : e-ra demp resistein doh tantationeu er goal spéret, doh er bétt, doh et péhet ; bac e-ra demp courage de souffrein quenttoh er marhue, éit gobér nitra éinep d'er garanté e zeliamp de Zoué.

4°. Er Vertu à *Justice* e-ra demp hum aquittein er-hat ag er péh e zeliamp de Zoué, ag er péh e zeliam demp-nimemp, ag er péh e zeliamp d'unn Nessan. Er vertu-zé e-ra demp hoah gobér volanté Doué dreet grét carantéuss unn-nefs én n hum halon de blégein perpet dehou. Hannhuet é éhué guhavé enn assamblage ag enn oll vertuyeu : bac unn deine santel e hannhuer *unn deine juste*.

II. Ag er pedair Vertu *principale-zé* é-ra hilleih à Vertyeu aral. Me gonzou deoh à lod à nehai, à guementt-maéelleio.

1°. Enn *Humilité.* N'eno domp oitra: n'unn-nefs nitra: ne ramp nitra à hanamp ni-memp aveit enn Nean: mar domp uon-dra-benac, Doué eon-defs hunn groeit: mar hunn-nefs uno dra benac, Doué enn-defs ean reit temp: mar groamp unn dra benac à-vat aveit hunn salvedigueah, n'er groamp meit dré er secour à graice Doué. Pel doh-emp ennta er glouer hac er vanité: pel-doh-emp enn istim à hanamp-ni-memp, enn dispri-sance ag er-ré-ral, hac enn desir de vout mêlet ér bétt. Bout goapeit ha dispriset e zeli bout hunn lod ar-lerh JESUSS.

2°. Enn *Douster.* Mougamp hunn holere, torramp hunn fal imur, dalhamp hunn honzeu ruste, goasquamp ar hunn promtitude, aocoehamp enn anjulieu, pardonnamp enn oll offanceu. Ne ver roc, calet, revaite, meit-rac ma hum gaver unn dra-benac. *Desquét gueneign, émé* hunn Salvér (†), *é hunn douce hac umble à galon.*

3°. Er *Batiantet.* Souffrein à galon

† Math. 11 v. 29.

vat, hac hemp hum glem, enn oll drougueu, clinhuedeu, miserieu, terbilleu e reie Doué demp, *pé* e arriuou guenemp à bérh enn dutt dré bermission Doué. Soufframpe aveit un Doué enn defs souffret aveit omp; hac énn unn poenieu larramp muyoh à galon éit à véec, Menn Doué, *hou volanté revou groeit.*

4°. Carein *er Peah*, dré unn imur mat ha damboner peellat doh enn tabut; dihoal doh enn dissansion; douçat imurieu er-ré fachet; arreste er ré colerett; distanneio er-ré intumet; laquat er peah émesque er ré e zou é cafs; jamæs chicane, na procés hemp ur guir ræson.

5°. Er *Buretet*. Pellat guet sourci brafs doh er péh e eellehai couci er vertu cairzé; féahein enn oll tantationeu; resistein doh enn oll chongeu importunn; hac ér braffan brésel éinep d'er vertu cair-zé, sehuel prontt ha droug à hærre ur galon pur bet-à calon un Doué memp éit hum cuhein énou. Eit peellat enn tantatioo, pelleit à guentt doh enn occasion.

6°. Er *Modesti*, pé *Honnestisf*. Bout parfæt ha pozet énn oll conzeu hac obereu; henn dout cafs hac horreut doh enn oll abillemanteu disourniss, enn oll disoloeu méhufs, enn oll gesteu dijauge, enn oll conzeu sot, er bourdeu infame, crolleu, boufonnereaheu, &c.

7°. Er *Moderation* à fæd enn daibrein bac enn ivage : daibrein hac ivet aveit bihuein, ha non-pass aveit er blégeadur de bum coutantein, ha de hum oalbein: bout reglet ha moderet mat énn oll treu aral ag er bétt : rac crouéet intt aveit hunn necessité, ha non pass aveit hunn lehuéné : bout reglet mat ér plegéadurieu memp innoçantt, hac e zou permettet quemér : ha chongeal er hat é-ma sur enn-enn-dess hunn Salvér liéss ouilet, mæss n'enn de quet sur enn-enn-dess jamæss hoarhet (*u*). Ean é hunn squir hac hunn exampl.

8°. *Castimantt* pé *er Mortification*. Laquat er sal imurieu de bleguein, torrein er sal teicheu, renoncien d'er sal acustumanceu. Hoantt e-houess de golerein? Torret hou sal imur, mouguet-ean: hoantt e-houss de lairreah, de drompein hou Nessan? Mouguet enn avarice, reit enn alæzon, taullêt doh d'enn ivage, d'er bouitt-matt? Yunet, eit miret doh er paillardiah ha doh er fauteu éinep d'er buretet; castiet hou corf.

9°. Er *Benigenn*. Ur guir anquin, ur regret veritable à hunn péhedeu, e-ra d'unn halon bout affliget, hac e-ra demp

*u* S. Aug.

distannein

distannein colere unn Doué dré hunn dareu, arreste é golere dré hunn chiff ha glahar, ha desarmein é justice dré hunn penigenneu ruste, dré unn Ævreu-mat hac obereu santele.

10°. Carein el *labour*. Oll é-homp condannet de labourat ha de boennïein pep-unan revé é stat ha vacation. Hum laqueitt ennta d'obér unn dra benac perpet, guet eune n'ou cavehai er goal speret enn arouaregueah, ha n'ou laquehai de goueh er péhet. *Enn arouaregueah e zou cause de hilleih à fallanté* (*x*), émé er Scriture santele.

11°. Er *Beuranté* à speret. Henn dout ur galon distag à zoh enn oll treu ag er bétt. Ma ne houess nitra, ne ziziret quet rai hou pout danné : hum goutantet guet er péh e-ra Doué deoh. Mar e-houess commodité, ne hunn rejouisset quet rai, mæs trugairicait Doué : mar ou hollet, ne hum affliget quet rai, quemerét enn deine santele Job aveit exampl. Laqueitt hou chonge ha hou calon énn Nean hemp quein : Enou é teli bout hou tresor.

12°. *Dougeance Doué*. *Douget enn Eutru Doué*, éme er Scriture santele (*y*). hac heliet é Ourhemeneu, rac chetui petra

*x* Eccli. 33. v. 29.... *y* Eccle. 12. v. 13.

R

*e-ra d'unn deine* bout juste ha santele: N'enn dé quet assess pellat doh enn drouc, guet eune à vout punisset, hemp henn dout cass doh er pehet : mæs enn eune-zé e zeli bout el unn dougeance caranteüss enn dess ur hcroaidur mat à zispiégein d'é datt, hac e laqua énn é galon ur grét tiner d'obér perpet é grat.

III. Chetui lod ag er Vertuyeu *morale*, péré é fell pep-unan, hac é zelier pratiquein à causse de Zoué hac à halamor de Zoué : ha non pass hemp quein à causse d'er bétt, ha rac m'ann d'intt honnest, inourable ha ma hum accordant guet er ræson : autremant n'ou d'ou quet à verite aveit enn Nean.

Lod é chonge bout vertùuss ha mat derac Doué, rac ne vihuant quet el er-ré fallan. Lod aral é chonge bout vertùuss, rac ne gouéant jamæss é certeinn pehedeu brass ha scandaluss, doh péré ennou dess cass : mæss intt é-hum accourse hac é-hum broa doh péhedeu aral, à heré ne berzant quet cheleüet er rebraiche. Lod é chonge bout vertùuss ha mat, rac ma rant œvreu ha devotioneu cair derac enn oll : mæss liess n'enn d'intt meit oherenn à zianvèss, n'ou groant meit dré accustumance, hac enn diabarh zou corromplet. Lod aral é chonge bout vertùuss

ha mat, rac ma ou desf-bèt ou Fasque, *pé* ma ou desf-bèt de gommuniein unn dé à zevotion brasf: mæsf ne dostant d'er Sacremanteu meit rac m'ann dé er mode, éit heli er gustum. Lod é chonge bout mat ha vertûusf, rac m'ann d'intt gannet guet unn imur mat, douce ha tranquile, hac ur hasf naturel ou-desf doh enn oll desordreu ha fallanté: mæsf bout gannet elcé guet ur hasf naturel doh er péhet, guet unn inclination douguet d'er mat, ha quasi exantt à tantation, é-zou'ur graice vrasf à behani é teliant profitein, santelloh é teliant bihùein: ha neoh intt é hum goutantt à pellat doh enn drouc, hemp gobér calz à vat. Vertu à imur, vertu naturele: ne chongeant quet à-nehai, penausf, el ma-ou-desf receüet brassoh graiceu éit er-ré-ral, é veintt juget rustoh: Santelloh ennta é teliant bihuein éit er-ré-ral.



## CHAPISTRE II.

### *Ag er Fé à Grechenneah.*

ER Fé à Grechenneah zou ur Vertu Tologale dré béhani é credamp ferm ol er péh enn-desf revelet enn Eutru Doué, hac é-ra demp enn Ilisf de gredein.

Er Fé zou ur Vertu Tologale, rac hì unn doug beta Doué memp: hi é ra demp credein ferm ha guet assurance, hemp doute nac arvar oll er péh enn-dèſs revelet: de-lareet-é, enn oll gùirionéeu enndeſs reit d'enn Iliſs de hannaüet, hac é-ra demp enn Iliſs de gredein à é berh, rac ean enn-deſs intt laret, ha ne eell quet hum drompein, na hunn trompein. Ni é gred ferm enn-enn-deſs conzet, rac enn Iliſs el-lare demp, ha ne eell quet hunn trompein, na hum drompein, rac goarnet é perpet dré aſſiſtaoce er Spéret-Santele, éit bout goüarnoüreſs d'er Scriture ſacret, péré zou conzeu hunn Doué, éit hou expliquein hac hou reign demp d'antand: éit opènn anſeignein demp er gùirionéeu ſacret deitt à veec de veec ág enn Apoſtolet bed omp.

Dré er Fé ni é ſaüe ag enn doar bed enn Nean, eit contamplein er vraſtet à buiſſance hac à vajeſté unn Doué; éit conſiderein enn dondet cair ag er myſterieu braſs ag er Religion, péré ne eellamp quet comprenein dré er ſclairdér à hunn ræſon diſter.

Dré er Fé é hannaüamp péh quer mat é hunn Doué, péh quenn douce ha miſéricordiuſs è é quevér er-ré é ziſtro dohtou à galon: mæſs hi é lare demp éhùé

péh quer ruste è é justice, hac péh quenn terrible è é vangeance éinep d'er béherion obstinet.

Dré er Fé ennta é hannaüamp péh quer brass malheure é henn abandonnein, displégein dehou, henn offansein : ha quement-cé é zeli laquat énn unn halon enn eune ag é Jugemant, enn dougeance santele à vanquein dehou, hac enn desir caranteüss d'obér perpet é volanté.

Dré er Fé é hannaüamp péh quer berr é er vuhé ag er bett-menn, péh quer fauss é er plégeadurieu ag enn doar, péh quer brass é folleah er-ré é laqua oll hou spi hac attantion eit clasq'hou æsemantt ha léhuiné ar enn doarn : mæss hi é lare demp éhué é-ma hilleih güell ha brassoh joy ha coutantemant er-ré é zispriſe er bétt hac é zivertissemanteu éit chervige Doué guet fidelité. É creiss er poënnieu ha miserieu, é-dan er béh ag er Groéss ponniran, hou halon zou leine à consolation : rac intt é zoug hou Hroëss guet Jesuss, ha Jesuss hé doug guet-t'ai.

Er Fé unn laquat de vout fourciuss de feellet er-hat petra é zihüenn Doué dohemp, eit h'el lezel : ha petra é ordreinne demp, eit h'er gober, ne vernn petra vou laret à hanamp.

Er Fé é-ra demp nerh ha courage eit andure enn oll tourmanteü quenttoh eit offansein Doué, ha disprisein memp er vuhé mar dé requist : rac hi é lare demp ne vou er mathuë, (eit er-ré-vat), meit unn termenn heurust ag er poënnieu ag er vuhé d'er joyeu ag enn éterniré.

II. Er Fé zou necesser de pep-unan eit bout salvet, rac *hemp er Fé n'eellamp quet plegein de Zoué* (z), émé S. Paul goudé hunn Salvér, pehani é lare sclair enn é Aviele, *é-vou condànnet enn-hani ne gredou quet* (a). Rac-cé hunn Mam santele enn Ilis é ansaign-demp é-ma *er Fé er hommancemant à hunn salvedigueah* (b)... hemp er Fé ennta ne eeller quet na plégein de Zoué na bout salvet.

N'enn dé quet asses credein é generall oll er péh é gred enn Ilis, rac bout zou ģuirionéeu principall é-zeliamp gout ha credein é particulier. Pep Crechenn deitt d'en oait à ræson é zeli, é-dan boënn à zannation, gout ha credein é-hesf unn Doué pehani é recompanse er-ré vat, hac é bunisse er ré fal. Ean é zeli gout ha credein Mistere adorabl enn Drindet, Mistere enn Incarnation, ha Mistere hunn

z. Heb. 11 v. 6... a Marc. 16. v. 16.
b Trid. Sess. 6. 8.

Redamption, &c. Rac-cé unan deit d'enn oait à ræson enn dehai groeit Covesioneu, hemp gout er Mysterieu-zé, é vehai aubliget de reparein é Govesioneu. *Er Fé zou er hommancemant à hunn salvédigueah.*

Cair é-bouefs lareèt enn é-houefs intt ancoëheit, er Fé zou necesserr bed er marbuë, ha ne houefs quet ancoëheit ossansein Doué. Cair é-houefs lareet hoab ne houefs quet à vemoér, ne eellet quet desquein : hui é zesque er-hat crolle, sonnein, ha mill sotise aral ag er bétt. Abil oh par-tout, meit énn hou Lezenn.

Peguementt ennta é teli crenein, ha brasset é péhet uon Tatt, ur Vam, ur Mæstre, ur Væstrès, ur Pairenn, ur Vairenn, péré ne guemerant quet er boënn de zesquein é cnurse er Mysterieu-zé d'ou bugalé, dou bugulion, na d'ansaignein dehai gobér acteu à Fé ar guement-cè, hac el-cé ou lausque er brassan dangér à hou dannation ! Iott é ouile hac é-hum afflige à pé varhuë unan bras benac énn-ou zi hemp bout devéret, ha ne rant casé úélet hou bugalé é verhùel hemp gout na credein er Mysterieu zé. Neoah unan brafs é varhuë hemp bout dévéret, mar henn dess ur gontrition parfait, é vou salvet, gloüaihuë intt, gùir é :

mæſs ur hcroaidur deit d'enn oait à tæſon, mar marhuë hemp er Fé, é vou danner. Malheur d'er-ré é oüai carguet à nehou.

III. Ordreinnet é hoah demp, idan boënn à béhein marvellemant, 1°. Gour perra é er Marhuë, er Jugemant, er Purgatoër, er Baraoüiſs hac enn Ihuern. 2°. Credein penauſs enn Inean ne varhuou jamæſs. 3°. Gour ha credein ferm Symbole enn Apoſtolet, de-lareet-é, *Mé gred é Doué*, &c. Gourhemeneu Doué, ha ré enn Iliſs, *Unn Doué hemp quein*, &c. *Hunn Tatt pehani zou énn Nean*, &c. 4°. Gour ha credein er Sacremanteu, péré zou neceſſer demp aveit bout ſalvet, pé é receüamp guhavé: rac quentt éit toſtat d'ou receu, ret é goud petra int, ha péh graiceu é-rant demp, eit ma hum brepareh emp er-hat d'ou receu. El-cé é-ma neceſſerr de pep-unan gour petra é er Sacremant à Benigenn, eit ma ouyou petra é er remede doh er péhet, hac eit m'ann d'ou recour doh er Sacremant-cé, à p'enn deſs er malheur de pehein: hac er Sacremant ag enn Autér eit er-ré zou énn oait de gommuniein: er memp tra é celler lareet ag er Sacremanteu aral, pé aurremantt enn-ou receüeher énn goal ſtat.

Petra é vou hoah laret ag er-ré é lausq' hou Bugalé, *pé* hou Serviterion, *pé* hou Minouret, beta oaüe *pé* déc vlai hemp conze dehai à Govesion : hac'ou hassou nezé martezé ér brassan foule ha presse ag unn dé brass, hemp n'ou d'ou na conzet na laret dehai penauss é-ma rét covessat? Ha ma n'ou hovesserr enn dé-zé, é-ma ataüe er Vélean é zou cause. Petra vou hoah laret ag er-ré n'ou hassant meit blai à blai? Penauss é tesqueiot intr covessat? Ni ou hasse, é larant int, à pé larerr dehai monnet. Mæss n'avertisser nameit er-té sal ha paressuss d'obér hou dever, er-ré vat er groa hemp oe vai laret dehai. Cassez hou pugalé de govessat ar er pamdé à pé vou ur chervige *pé* unn interremant benac: Covesseit veiot eon tretaot eno Office. Mat é ma hum adressein ataüe doh er memp Covesour, d'ur bihaonan bed que oe gommunieint.

Aubliget-omp hoah de out ha gredein, émé S. Thomass, Mysterieu Jesus-Chrouist, dress-pep-tra er-ré à béré eon Ilisé-ra goüile hac uon devotion brass; el Goüile-*Maria* é Merh, Noss Neodelec, quettao dé ag er Blai, Gouile-*Maria* er *Chandelour*, er Rieu-hemp-litt, Guioerer-Groess, Sule-Vasque, Rieu enn-Assansion, Sule er Pantecouste, &c.

Openn ni e zeli gout ha credein é teliamp inoutein er Seentt, respeƈtein hou Relegueu; gout ha credein é-hess énn Ilifs Indulgeanceu, à béte é eellamp profittein; gout ha credein é-homp aubliget d'oboeiffein d'enn Ilifs, ha n'en defs quet à falvedigueah ér mæze à nehi.

Splann é asfess ennta péh quet bfass péhet e-ra, hac é péh quer bfass dangér à hum zannein enn é hum laqua et-ré ne betzant quet desquein er peh zou quenn neceffer demp eit hunn falvedigueah. Intt é béh. 1°. A pé ne rant quet atantion dré hou faute, ne ouzant quet er péh é zeliantt gout, ma ne hum laquantt é poénn à zisquein. 2°. Ma ne feenttantt goudé bout bét avertiffet de zesquein. 3°. A pé ne betzantt quet cheleüet er Hatechene, *pé* enn Instruƈtioneu aral. 4°. Er-ré é-hum faüe éinep d'et Hatechene, d'enn Anfaignemanteu, hac é-ra goab à nehai. 5°. Er-ré é vanque à gaffe hou bugalé de vout desquet, &c.

Splann é hoah é vetr aubliget d'obér foth liefs Aƈteu à Fé: 1°. A pé verr déit d'enn oait à ræfon. 2°. A pé verr tourmantet dré unn tantation benac, drèfs pep-tra mar dé éinep d'er Fé. 3°. A pé béder. 4°. A pé doftet d'er Sacremanteu. 5°. A pé verr enn dangér à vathuë.

N'enn dé quet affés henn dout er *Fé énn unn halon, requiſs é hoah hi avoüein dré hunn honzeu* (c). Ne faut-quet enna henn dout jamæs méh na doujeance é avoüein à voüéh inhuèle é-homp Creche-nion, hac é telihemp coll hunn buhé. Rac, émé hunn Salvér. (d), *En-nemp em avoüou derac enn dutt, m'enn hannaou éhüé derac me Zatt, pehani zou énn Nean : mæs enn hani é renonciou deign derâc enn dutt, me renonciou éhuê dehou derac me Zatt, pehani zou énn Nean.*

N'enn dé quet hoah affés henn dout er Fé énn hunn halon hac énn honzeu, ma n'unn-nefs hi énn unn obereu. *Mem Berder*, émé S. Jacques (e), *petra chergeigeou deoh hou pout er Fé, ma ne houeſs enn Ævreu? Ha hi é eellou hou salvein?... Er Fé hemp œvreu mat, é zou marhuë.*

Mar fal deoh biùein revé er Fé, goulennet guet hi petra é-houeſs d'obér, non paſs hemp quein à pé doctet d'er Sacremanteu, à pé yett d'enn Overenn, à pé yuoet, à pé ret enn alæson; mæs ne vernn petra é yett d'obér, consultet hi, ha hi é larou deoh h'er gobér el pé zelioh merhùel quentteh goudé, ha monnet de voüt juget, &c.

c Rom. 10. v. 10., d Math. 10. v. 32.
e Jacques 2. v. 14. v. 17.

## *ACTEU A FÉ.*

***Ar er Gùirionéeu principallan ag el Lezenn à Grechenneah.***

ME gred ferm n'enn défs meit unn Doué hemp-quein, pebani zou ur Spetet éternel hac infini, Croueour d'enn Nean ha d'enn doat, hac er Mæstre drefs oll à guement-tra zou énn hai.

Ean enn-dèss me h'crouéet ha laqueit er bétt aveit h'enn hannaüein, b'et harein, h'er chervigein, ha dré er moyant-cé gounit er vuhé éternele.

Me gred é-hess tri Persoun énn unn Doué, unn Tatt, er Mab, hac er Speret santele. Enn Tatt zou Doué, er Mab zou Doué, er Speret santel zou Doué: enn tri Person adorable-zé, petra benac m'ann d'intt distinguet itté-d'ai, n'enn d'intt quet tri Doué, mæs unn Doué hemp quein é tri Person, quer brass, quer puissant, quenn ancienn enn eil-el-éguilé. Er Mystere brass-cé é hannhüer *Mystere adorable enn Drindet.*

Me gred é-ma Mab Doué, enn eil Person ag enn Drindet, enn-defs bum brneit deine a veit-omp: Map Doué hemp quein, ha non pass enn Tatt, nac et Spéret santel. Hum broeit enn defs Deine aveit hunn

hunn tenneiñ à sclavage er péhet, à boennieu enn Ihuern, ha meritein demp er vuhé éternele : rac meritet unn boai bout collet drè béhet bunn hetan Tatt Adam, à behani é-homp oll lodec. Er Mysteremenn, pehani zou hannhuet *Mystére enn Incarnation*, é zou bét accomplisset peelamzér goudé commancemant er bétt dré operation er Spéret santel ; de lareet é, er borf enn dess quemeret Mab Doué, ezou bét formet à burran goait enn doat er Uiriess-Vari dré operation er Spéret santel. Mab Doué deit devout deine, ézou hanhuet JESUSS.

N'enn déss é Jesuss-Chrouist nameit ur Person hemp quein, pehani zou Mab Doué enn éil Person ag enn Drindet : mæss bout-zou dihuë nature é Jesuss-Chrouist, enn nature à Zoué hac enn nature à Zeine, ha rac-cé é ma guir Doué ha guir Deine. Avel Doué, é-ma à ollviscoah Mab unicq enn Tat éternel, avel Doué ha deine é ma Mab d'er Uiriess glorius-Vari, pehani, hemp cessein à vout Guiriess, er gannass Noss-Nenndelec é Bethelem énn ur buranteé vrass.

Jesuss-Chrouist deit de vout Deine, enn-dess ansaignet-temp er guirionéeu necesser aveit hunn salvediqueah, ha reittemp enn exampl ag enn oll vertuyeu, é

obér vatt d'enn oll, é vihuein guet humilité é creisa er beuranté ha poennieu, é souffrein oll miserieu ér vuhé-menn guet patiantet à causc d'unn péhedeu.

Me gred é-ma bét tachet doh ur Groés, é pehani é-ma marhuet. Marhuet é aveit omp revé mei Deine, ha revé mei Doué Ean enn-desa reit ur briz hemp fom d'é souffranceu. Er Mystere-menn é hannhuer, *Mystere hunn Redamtion.*

Quemennt-graice unn-nésa ér béttmenn, ha quemennt-mat é esperamp ér bét aral, é receuamp dré er meriteu ag é vuhé, ha dresa pep-tra dré er meriteu ag é Bassion hac ag é Varhuë; à behani é ramp el litt canvusa Guinér er Groesa.

Me gred Jesusa Chrouist marhuet doh er Groésa, é Gorf e zou bét laqueit énn ur bé, hac é inean é zisquennas d'el Limbeu aveit delivrein ineanneu enn dutt santel, peré é ouai énou doh er gortosa.

Me gred é-ma resuscitet en drivet dé goudé é varhue. Enn de-zé zou Sul-Vasque. De-Lareet é, Ean é joenntasa arré é inean doh é gorf, é sauasa leine à hloére ag er bé; hac enn deu-uiguenivet dé goudé, pehani zou Gouile enn Assansion, Ean e vontasa dré é vertu prope d'enn Nean, é pehani é jouisa ag er memp puissance ha gloére, à béré é jouisa enn Tatt Éternel.

Déc dé goudé é Assansion, de lareet-é, Sule er Pantecoust, Ean é zegasfafs er Spéret-Santele are Apnsolet.

Me gred é vnu guélet Jesuss-Chrouist ér fin ag er bétt é tisqueinn ag enn Nean éit jugein enn oll dutt, ha reign de pep-unan er péh enn dou meritet dré é œvreu mat pé drouc.

II. Me gred hunn ineanneu ne varheuint jamæs : hac er pedair fin dehuéhan à Vab-Deine é zou er Marhuë, er Jugemant, er Baraoüiss hac enn Ihuern.

Me gred é-hess ur Pugatoér de behaní é-ha ineanneu enn dutt just, péré n'ou defs quet groeit satisfaction antier de Justice enn Eutru Doué, béed que n'ou d'ou coutantet antiéremant é Justice.

Me gred enn enn-defs hunn Salvér Jesuss-Chrouist institutet seih Sacremant, éit hunn sanctifiein : rac ma laquant graice Doué énn unn ineanneu, ha ma unn groant participant é meriteu hemp fin Jesuss-Chrouist, pehani enn-defs intt institutet. Er Sacremanteu-zé é-zou, er Vadiéntt, er Gonfirmation, er Sacremant ageenn Auter, er Benigenn, enn Nouiennn, enn Urh, hac er Priédereah.

Me gred er Vadient é efface er péhet Originéle, unn groa Chrechenion, bugalé de Zoué ha d'enn Ilis... Pep-unan,

deit d'enn oait à ræson, é ell badéein, à p'enn dess necessité.

Me gred er Confirmation unn groa Crechenion parfait, dré ma receuamp énn-hou er Speret-Santele guet é oll donézonneu.

Me gred er Sacremant ag enn Auter é ma énn effet hac é guirioné Corf, Goait, Inean ha Divinité hunn Salvér Jesuss-Chrouist é-dan enn apparanceu ag er bara hac er guin.

A pé gommuniamp, ni é receu Corf, Goait, Inean ha Divinité Jesuss-Chrouist. Aubliget-omp de gommuniein, d'ur biharhan, de Pasque : hac el-cé é-homp aubliget de hum laquat ér stat éit gobér ur Gommunion vat.

Éit gobér ur Communion vat, rét é bout pur ha nett à pep sorte péhet-marvel, ha bout énn desir ferm ha courajuss de gondui ur vuhé vat, &c.

Me gred er Sacrifice ag enn Overenn é-zou er Sacrifice ag er Groéss auffret à nehué, énn ur fæcon ne vé quet à oaid scuillet : rac Jesuss-Chrouist é-hum auffre ar enn Auter dré zéorn er Bélec quer guir él m'ann dess hum auffret ar er Groéss.

Me gred dré er Sacremant à Benigenn (ap'er receuamp er-hat) enn unn bé pardon ha remission ag er péhedeu unn-ness commettet goudé er Vadientt.

Eit gobér ur govesion vat, rèt-é de guetan, examinign perhùeh hunn honciance : enn eile, ur gùir quæ hunn bouc offanset Doué : enn drivet, ur ferm propoſs n'enn offanſehemp mui : er buarvet, enn diſclairation à hunn pehedeu groeit d'ur Bêlec aprouvet ; er pempvet, ur gùir deſir d'obér ſatisfaction de Zoué ha d'enn Neſſan.

Me gred é-ma inſtituet er Sacremant à Nouïenn eit ſoulagemant inean ha corf enn dutt clan.

Eit h'er receu er-hat, rèt é coveſſat, mar gueller, ha ma ne eeller, rèt é, d'ur bihannan tout, henn dout ur hé braſs ag enn oll pehedeu commettet guet enn deſir d'enn devout enn Abſolveo : arlerh pedein à galon guet er Bêlec, eſperein é miſericorde enn Eutru Doué, ha goulenn pardon ag enn oll pehedeu commettet dré er ſquenndeu naturele doh péré é toucher enn oleau beniguet, hac ag enn oll fâuteu aral.

Me gred dré er Sacremant à Urh certaine tutt é vé conſacret de chervige enn Ilis, ha dré behani é receüant er pouvoér hac er graice de hum acquittein ſantele mant ag er hargueu ou-deſs enn Iliſs.

Er Sacremant à Urh é imprime caractère, el er Vadientt hac er Confirma-

tion, ha ne eeller hou receu nameit ur uéh.

Er Sacremant à Priédereah é santeli enn aliance legitime é-tré enn deine hac er vouéss, é ra dehai er graice de vlhuein santelemant ér stat-cé, ha de zessaüe hou bugalé revé el Lezenn à Grechenneah.

Me gred n'enn-dess meit unn Ilis veritable, hac é zou unn assamblé à Fidelét Crechenion, péré zou aliet dré er brosession é-rant ag er memp Fé, dré enn usage é-rant ag er memp Sacramanteu, ha dré enn aboéissance ou-déss d'enn Dutt à Ilis hou Bugulion spirituéle; me gred ne eeller quet bout salvet er-mæze ag enn ssamblé-zé, me gred é-ma streaüet par tout, hac é padou bed er sin ag er bétt; me gred é-ma Jesus-Chrouist er penn à nehi ne ell quet bout gùélet, hac er penn à nehi é-ell bout gùélet, é zou hunn Tatt santele er Pape Vequéle Jesus Chrouist ar enn doar.

*Eellein é-rerr leinne enn Acteu-menn, pè oll, pè enn hanter à nehai, goudè er Hatechene, pè goudè unn Instruction bènnae, &c.*





## CHAPISTRE III.

### *Ag enn Esperance à Grecheneah.*

ENn Esperance à Grecheneah é zou ur Verru Tologale é-ra demp gortoss guet ferm confiance, dré veriteu Jesus-Chrouist, er madeu eno-dess grateit-temp enn Eutru Doué.

Ni é zeli esperein guer ur confiance ferm, 1°. Rac Doué enn-dess promettet-temp er secour ag é graice ér beit-menn, hac er vuhé éteroele ér bétt-aral: ha Doué ag é du ne vanquou jamæss d'er péh eno-dess promettet ha grateit, 2°. Ni é zeli hoah esperein guer ur confiance ferm, rac Jesus-Chrouist é zou marhuet, éit hunn teenoein à sclavage er pehet, à boénnieu enn ihuern, ha meritein demp er vuhé éternele, enn ur-reign ur briz hemp som d'é souffranceu aveit-omp.

Er vertu à Esperance é-zou necessérr d'er béhetion quer-clouse el d'er-ré justt. *Esperet perpet é Doué* (*f*)... *ha hui oll Pobl* Crecheno, *esperet énn-hou, digueoret hou calon dehou* (*g*), n'hi lausquei quet de chairreio dré unn dougeaoce rai-vrass

*f* Osée 12, v. 6. *g* Ps. 61, v. 8.

ha fal é bugalé unn Tartmar, laret dehou guer confiance oll er péh é-ra poénn deoh : Doué ne fal-quer dehou coll er péhour, meit ma hum convertiffou.

Ag enn tu doh Doué hunn honfiance é zeli bout ferm, ha n'unn nefs nirra de zougein, rac Doué ne vanquou jamæs demp er hetan : rac-cé é lare S. Paul (*h*), *Enn Esperance é Doué ne trompe quet. Me oüaire*, em'ean (*i*), *é pihuë enn e-mefs hum fiet... Ean zou ol-puissant ha juste, ne vanquou quet deign.* Mæs à hunn tu, ni é zeli dougein à vanquein de Zoué, *ha laquat poënn perpet d'ober hunn salvedeguéah guet enn dougeance santele* (*k*)... *rac deine ne ouaire hac ean zou é cass pé é caranté Doué* (*l*). Enn dougeance-zé neoah ne zeli quet mouguein er confiance, mæs hi h'cresquein quenttoh hac alume er galon enn desir hac enn hirreah santele de vout guet Doué, rac n'enn-defs meit t'ou é eell hum laquat enn abri doh enn dangerieu ag er bérr : hac openn, Doué é hunn oll nerh ha secour durant er perhindét triste ag er vuhé, rac-cé é lare S. Paul (*m*), *Me eell tout guet graice enn hani em honforte* hac em

*h* Rom. 5. v. 5... *i* II. Tim. 1. v. 12.
*k* Phil. 2. v. 12... *l* Eccle. 9. v. 1.
*m* Phil. 4. v. 13.

secour ; rac-cé é lare hoah S. Bernard (*n*), *Hac é tehai unn armée de gouéh arnan, hac é sauehai oll er bétt énep-teign, hac é vehai er Goal-Speret é hudal guet furie tro-ha-tro deign, me esperou énn ah*, ô menn Doué !

II. Enn hani enn-defs ur guir Espérance, ne hum fi quet ar er secourieu ag er bétt, ne hum hlorifie quet énn é esprit, abilitet, danné, amiet, &c. Ha mar enn defs recour doh-t'ai guhavé, n'ou fele meit el secourieu naturele : ean é ouaire é ma Doué hemp quein é zou é oll consort ha dihuenn : hac à p'enn dé abandonnet guet enn oll enn é vraſſan poënn hac anquin, nezé ean é lare, el er Prophete (*o*), Me laqua me oll confiance é Doué. Ha mar dé guhavé, aval guet-t'ou, abandonnet guet Doué memp, hemp confortance na consolation, hemp tuemdér na devotion ; ean é lare hoah, ag enn dondet à me misere hac anquin, *Mé-méss sauet menn deulegat trema enn Nean, à behani éhonn ingorto é teie secour deign* à pé blégeou guet menn Doué (*p*) : mæſs hac é *vehai sauet é zournn éit me funiſſein, m'esperou hoah énn-hou* (*q*) ;

*n* Serm. 9. in Pſ. 90... *o* Pſ. 10...
*p* Pſ. 120. v. 1... *q* Job. 13. v. 15.

rac ér bét-menn mar da d'em hastiein, é garanté é condui é zournn, aveit me horrigein.

Dré ur guir Espérance é Doué, ni é eell bout ferm ell ur roh é creiss er mor : ni é eell guélet enn tanpeste ag enn tantationeu, oll furie er goal-spéret, oll malice er bétt, er malhurieu braffan é couéh arnamp, hemp coll er gonfiance carantéuss unn-ness é Doué oll-puissant aveit unn delivrein à nebai, mar care, hac aveit hunn recompansein à patianteti.

Quementt-cé é uélamp enn deiné santele Job. Goudé henn dout collet oll é zanné, péré é ouai brals, collet oll é vugalé énn unn taull, hac openn à leinner penn bed enn treit goleit ag ur gouli, unn apotum, taullet ar unn deillec el de vreignein, ean é guemérai unn darn pod éit sihein el lie hac er hortomple é ziviré, é vouéss enn anjuliai, é amiet enn insultai hac enn abandonnai, &c. ha ne vehai quet hoah coutantt menn Doué ag er peh é-mess d'andute, em'ean, hac é uélehenn é vréh sauet éit lemel m'em buhé guenei gn, me esperou ataue énn-hou, ha jamæss ne vou lamet à me halon er confiance é-mæss é Doué, pehani em salvou (r).

r Job. 13.

III. Dré enn Esperance ni é zeli hum fiein énn é Vadeleah hac énn é Providance carantéus, ha bout ingorto é fournissou demp oll er péh zou necesser er bétt-menn eit hunn bihüance ha gusquemantr : rac, émé hunn Salvér (*s*), *hou Tatt e ouaire enn e-houess d'ober à quementt-cè oll.* Mar hunn lausque guhavé de souffrein, ean er groa lies-mat, rac ma clasquamp guet muyoh à bresse enn danné ag er bétt-menn, éit er madeu ag enn Nean : rac ma unn-nés muyoh à sourci à hunn horf, éit à hunn inean ; hac rac lies é ramp ur goal-implé ag enn treu ag et bétt-menn, hac enn é-hum chervigeamp à nehai aveit henn offansein ha hum goll.

*Ne hum laquet quet é poenn menn é cavehet de zaibrein, na menn é cavehet de hum usquein : mæss clasquet quettan toutt Ranteleah enn Nean, ha plegein de Zoué, hac oll quementt-cé e vou reit deoh openn* (*t*).

Mar dé hoah guhavé er-ré vat hemp danné ha hemp commodité ér bétt-menn, Doué é permet quementt-cé, éit ne partageintt quet hou halon, éit ma vou ean hou oll tresor, eit ma touguéintt hou

*s* Math. 6. v. 32. *t* ibid. v. 33.

H'croéss ar é lerh, hac eit ma veintt heureufs de jamæss guet-t'ou goudé.

IV. Dré enn Esperance ni é-zou ingorto é pardonnou Doué huon pehédeu demp, mar her goulennamp à galon, ha mar tostamp, el m'ann dé deliet, d'er Sacrement à Benigenn. Arriüe é-ra guhavé guet hilleih à béhérion, à pé za dehai feellet er ſtæt éahuſs à hou féhedeu, ha confiderein er vraſtét à nehai, bout ſcontet ha lorhet: ha nezé gouniet dré eon tantation à zezefpoer, intt é lare éma rai-vrafs huu féhedeu, éitt ma eellehai Doué hou fardonneïn, mæss ne chongeantt quet é-ma hoah calz braſſoh misericorde unn Doué, éit n'enn dé bét hou malice, hac é-ma preſt d'ou receu, mar diſtroantt doh-t'ou à greiſs hou haloo. *Mar hunn-néſs péhet*, émé S. Yahann (*u*), *ni unn-néſs aveit Avocat derac hunn Tatt, Jeſus-Chrouiſt pehani zou juſte, hac unn Oſti à truhé hac à viſericorde éit hunn péhedeu, non paſs hemp quein éit hunn-ré-ni, mæss hoah éit péhedeu oll er bétt; ... ean enn-deſs hunn harêt beta golhein hunn péhedeu énn é Oaitt* (*x*). Pihuè é eellehai manquein à confiance é Goaitt précius hac é meriteu Jeſuſs-

*u* 1. Joan. 2. v. 1... *x* Apoc. 1. 5.

Chrouist péré enn-defs ur brifs hemp fom? Mæs quitteitt er péhet, rac. er-ré é zalh doh hou fal vuhé ha doh er péhet, é figur é-ma mat ha misericordiufs enn Eutru Doué, ne veritantr quet bout pardonnet.

V. Dré enn Esperance e homp ingorto ag er vuhé éteroele ér bét atal. Rac, éné S. Paul, (*y*) *Er Speret santele unnnefs receuet, é assure d'unn halon é-homp bugalé de Zoué; mar domp bugalé de Zoué, ni é zou é heriterion, hac é partageou guet Jesufs Chrouist er joyeu ag er Baraouifs, meit éhué ma souffrehemp guet-t'ou ér bét-menn, éit bout leine á hloère guet-t'ou énn Neao.* Quemennt-cé é oulennamp, à pé laramp bamdé, *Hou Ranteleah d-gafset-temp.*

Goulennamp ha desiramp ennta enn Nean, hac eit consetvein énn unn halon er confiance santele d'arriue énou, dougamp perpett ur guir cafs doh enn oll péhedeu, guet ur volanté ferm ha courajuls n'offansehemp jamæls enn Eutru Doué: pratiquamp ur veritable humiliré à galon hac à speret : asséamp perpet bout douce ha patiant é quevér er ré ral, hac énn unn oll trebilleu ha poénieu: bout charitable é quevér hunn Neffan; prontt ha

*y* Rom. 8. v. 17.

T

grédufs de chervige Doué : bout devot d'er Uériéfs gloriufs-Vari ha carantéufs doh Jesufs. Nezé é eellehemp laret guet confiance, avel er Roué fantel David, *Menn Doué, me-mefs me esperance énnah, ha ne veign jamæfs trompet* (z).

VI. Dré enn Esperance é telier hoah bout ingorto é feellou Doué doh emp guet truhé, hac enn unn délivrou ag enn oll drougueu ag er bétt-menn, hac ag er bétt-aral, hac enn unn goarantou doh er goal accidanteu, malhurieu, clinhuédeu, enn unn foulageou énn unn poënnieu, hac enn unn tennou memp à nehai, mar dé quementt-cé er guellan aveit é hloére ha hunn falvedigueah. Enn ur guir, unan enn-defs laqueit é oll confiance é Doué, é ell esperein é teie de beenn (mar care laquat poénn, guet fecour Doué) à dorrein é fal teicheu, à renoncieín d'é fal accuftumanceu, à quittat é oll viceu, hac é tougou er victoër ar tantationneu ar er bétt, enn diaul hac er hicq, *rac m'ann-defs esperet enn-an, m'enn délivrou*, émé er Prophete David (a).

Delíein é-rer gobér unn Acte à Efperance. 1°. A pé ver deit d'enn oait à ræfon. 2°. A pé ver tourmantet dré unn

z Ps. 30. v. 1.... a Ps. 90. v. 14.

tantation benac, dress-pep-tra mar dé éinep d'eon Esperance. 3°. A pé béder. 4°. A pé doster d'er Sacremanteu. 5°. A pé ver enn ur boènn vrass bénac. 6°. A pé ver énn dangér à varhuë. É creiss hou prassan trebilleu, *enn Esperance é zeli gobér brassan joy hou calon* (*b*). *Ne hum affliget quet ennta él er-ré n'ou d'ess quet a Esperance* (*c*).

*b* Rom. 12. v. 12.... *c* 1. Thess. 4. v. 12.



## CHAPISTRE IV.

### *Ag er Garanté à Grechenneah.*

ER Garanté à Grecheneah é-zou ur Vertu Tologale dré behani é caramp Doué dress quemennt-tra zou oll à gause dehou é huénan, ha hunn Nessan el-omp hunn huénan à balamor de Zoué.

Er Garaoté é-zou unn donæson surnaturele: rac, émé S. Paul (*d*), *hi zou bet laqueit énn unn halon drè er Speret-Santele, pehani zou bèt reit-témp.* Hi é-ra demp carein Doué à gause dehou é huénan; ha non pass à gause d'enn danné, d'er homodité é-ra demp: rac nezé ne vehai quet h'er harein à gause dehou é

*d* Rom. 5. v. 5.

huénan é reherr, mæſs à gauſe d'enn danné ha d'er homodité tamporele é-ra demp. Neoah, n'enn de quet er memptra ag er madeu éternele, peré zou poſſedein Doué ha jouiſſein à nehou : rac à p'ou haret, é-ma Doué é garet.

Hi e-ra demp hoah h'er harein dreſs quement-tra zou oll; de lareet-é, mui éitomp hunn huénan, ha mui éit quementtra zou crouéet, ha bout preſt de goll quement-mat-unn-neſs, er vuhé memp, quenttoh éit diſpligein dehou. Chetui béed-menn é teli monet carante Doué énn unn inean Crechenn; rac, émé hunn Salvér (e) *enn-hani é gare é Tatt pé é Vam guel aveitt-onn, ne verite quet bout-teign : hac enn hani e gare é Vab pé é Verh guel aveit-onn, ne verite quet bout-teign*. Hac openn, *Mar ſal de unan-bénac bout-teign, ha ne gaſſa quet é Tatt, é Vam, é Vouéſs, é Vugalé, é Verdér, é Houérezét, ha memp é vuhé prope, ne eell quett bout Diſciple deign* (*f*). De lareet-é, é-hom aubliget de ſeentein quenttoh doh Doué éit doh enn dut ag er bétt, ha de ziaboéſſein d'unn tutt ha d'unn herentt à pé larantt-temp gobér drouc, ha quittat memp hunn ré-toſtan,

e Math. 10. v. 38... f Luc. 14. v. 26.

mar mirant doh'emp à vout de Zoué, ha non pass heno dout malice na desirein drouc er bét dehai : mæs consantein quenttoh hou holl, éir torrein Lezenn Doué, ha coll er vuhé memp, queottoh eit displigein dehou.

Unn Doctor ag el Lezenn ancieon é oulennass guet unn Salvér, pehani oüai er vrassan ag enn oll Gourhemeneu ? Ean é rescondass dehou, *Hui é garou hou Toué hou Mæstre à greiss hou calon, ag enn dondétt à hou çinean, hac à hou oll spéret.* *Honnéh é*, em'ean (*g*) *er guëttan hac er vrassan Gourheménn.* Honnéh é *er guettan* : rac Doué enn-dess hi scrihuet énn unn halonneu. Honnéh é *er vrassan* : rac ne eellerr quet miret parfaitemant er Gourhemenneu aral, hemp carein Doué. *Mar me hare unan-benac, ean é virou me honzeu*, em'ean (*h*), de-lareet-é, menn Gourhemenneu. Honnéh é *er vrassan*, enn necesserran de viret : rac deine er bétt ne eell hum exantein à garein Doué ; pé ean é-hum gollou aveit jamæss. *Revou miliguet en-nemp ne gare* Jesus, émé S. Paul (*i*), Honnéh é *er vrassan*, er justan : rac hi é-ra demp tantein de

*g* Math. 22. v. 37... *h* Joan. 14. v. 23.
*i* 1. Cor. 16. v. 22.

Zoué er péh zou deliet dehou, auffrein dehou enn oll chongeu à hunn spérer, enn oll santimanteu à hunn halon, enn oll actioneu à hunn buhé, hac oll er péh unn-nefs. Honnéh é *er vrassan* : rac hi é padou de verhuiquin. Oll quement-tra zou croueét é dremenou, *mæss er Garanté ne dremenou jamæss* (*k*). Er Fé hac enn Esperance é zoug à benn-cair trema enn Nean, er garanté é zigueor demp er Baraoüifs. Honnéh é *er vrassan*, de-lared é, Gourhemenn unn Doué é venne tout hunn halon, ha ne eell quet souffrein ma vou caret nitra el-d'ou : ha mar permet demp carein unn-dra benac, ret-é ma vou a-gaufe dehou hac abalamor dehou, é-vou caret. Ne eellamp quet, em'ean, chervige deu wæstre, de-lareet é, hunn hallon ne eell quet bout partaget itré Doué hac enn danné, itré Doué hac er plegeadurieu criminel, itré Doué hac unn ami é garerr rai, ha ne garerr quet aveit Doué. Ret é m'ar harehemp güel ha mui eit quement-tra-zou oll *à greiss hunn halon, ag enn dondet à hunn inean, hac à hunn oll nerh* (*l*).

Ret éh'er harein 1°. *A greiss hunn halon*; hum reign antiéremant dehou. 2°. *Ag*

(*k* 1. Cor. 13. v. 8... *l* Deuter 6. v. 5.

enn dondet à hunn inean, reglein hunn oll squenndeu naturele, hunn oll inclinationeu ha desirieu revé volanté Dnué, aveit ne rehemp na ne zezitehemp nitra dihuënnet. 3°. *A hunn oll spéret*, chongeal liéss é Doué guet ur grèr catantéuss, cavouett plegeadure é héli é Lezenn hac é seentein doh é Ourhemenneu, auffrein debnu hunn oll chongeu hac obeteu. 4°. *A hunn oll nerh*, bout courajuss eit féabein eno oll tantationeu, éit andure enn oll poénnieu é atriuè guenemp, éit ptatiquein er vertuyeu, éit aboéissen perpet de Zoué enn drespet d'enn diaule ha d'er bétt.

Er Gourhemenn de garein Dnué é aublige perpet : rac 1°. Ean enn-desa hunn h'ctouëet ha conservet. 2°. Rac quementt momant-zou Doué enn-desa soin à hanamp. 3°. Rac ean eno dess groeit vat aveit-omp hac é-ra hoah bamdé. 4°. Rac Jesus-Chrouist enn-dess hunn prenet. 5°. Rac Doué zou hunn fin deuéhan hac hunn oll heurustétt. Perpet éhué ennta é teliamp h'er hatein à gréiss er galon. Mé agré gueneoh n'enn dé quet possible ér bétt-menn bout ataüe hac é pep occasion é chongeal é Doué guet ur grétt caraotéuss : n'unn bou er bonheurzé meit ér bétt-aral. O menn Doué, pe-

gourse-vou? Naoah recommandet é demp gobér liéss Acteu a Garanté. A guementcé enn unn avertisse er Scriture Santele : *Cheleüet, er Mæstre hou Toué é zou er Mæstre hemp quein ; hui é garou er Mæstre hou Toué, à greiss hou calon, ag enn dondét à hou ç̧inean, hac à hou oll nerh. Er honzeu-zé é vou scrihuet énn hou calon, hui ou larou d'ou pugalé, hui é chongeou erhat énn-hai à pé vehet azéet énn hou ti, hui é chongeou énn-hai à pé vehet enn heentt, de noss à pé vehet dihunn, ha de vitin à pé ziousquehet* (*m*). Ne zélihai bout asses aveit-omp, ô menn Doué, ma permetteheoh demp hou carein, hemp ne vehai requiss deoh el-cé henn ordreinnein demp ! Tinerret é hou caranté aveitomp ! Calletet é hunn halonneu énn-ou quevir ! Ni é hanaué aboêle dré er honzeu-zé é teliamp chongeal liés énn-ah guet caranté, ha dress pep-tra.

1°. Quentteh el ma homb arriüe énn oait à rœson. Pep-unan nezé, émé S. Thomass (*n*), é zou aubliget d'auffrein de Zoué é galon carantéuss. Mæss, allass ! pihue enn-dess soin à zesquein hac à avertissein er vugalé d'er gobér ? 2°. A pé ver énn danger ag er marhuë. Rac

m Deuter. 6. v. 5... n 1. 2. q. 89. Art. 6.

à pe yehemp derac Doué, ne vout quet à Varaouifs aveit-omp, ma ne gave é garanté énn unn halon. 3°. A pé doster d'er Sacremanteu. 4°. A pé ver tourmantet dré unn tantation bénac, dresspep tra, dré enn taoration de hum gleme à Zoué, el de lareet, ne ra quet chanche-er-bét-demp : ne ra meit poenn demp : é-homp ancoeheit guet-t'ou : n'enn dé quet justr ma unn bou poenn ataue. 5°. A pé bederr. 6°. Recommandet é hoah gobér enn acte-zé, à pé uélamp, pé ma cleuamp é-ma offanset Doué dré enn desordreu, enn touyereah, er blasphemereah, en dispute, &c. éit reparein, à guementt ma éellamp, enn offanse hac enn disinour é-rerr dehou. 7°. Matt é hoah gobér unn Acte à garanté à pé yerr de gommance gobér unn œvre-matt benac, éit m'aon dou muyoh à verite dérac Doué, ha ma vou profittaploh aveit hunn salvedigueah.

Er Garanté *dresf pep-tra* é zeli bnut perpet énn unn halon : rac n'enn dé quet permettet-demp carein meit Doué, pé mar dé permettet demp carein unn dra bénac aral, ne zeliamp h'er harein, meit à cause de Zoué hac à Balamor de Zoué.

Me ouaire ne verr quet obliget de lareett pep momant, *Menn Doué, mé*

*hou carr à greiss me halon* : mæss ahoéle reneuéet liess énn hou calon er volanté hac enn desir de blegein dehou, dress pep-tra ér hommancemant ag enn déhuéh, hac ér hommancemant ag enn œvreu principale, revé er péh é lare demp enn Apostol S. Paul, *Pé à pé zaibret, pé à pé ivet, ne vernu petra é ret, groeit oll aveit gloér enn Eutru Doué* (*n*).

Plégeet gueneoh, ô menn Doué, alume ét halon er flame sacret-cé, éit ne garein jamæss meit-oh.

ORÆSON ENN ILISS.

*DOué oll-puissant hac éternel, reitdemp ur hcressance à Fé, à Espéranee hac à Garanté: hac éit ma éellehemp arriue ér péh é houess promettet, groeitt ma carehemp er péh é ordreinnet. Dré Jesuss-Chrouist hunn Salvér,* &c. (*o*).

*n* 1. Cor. 10 v. 31.... *o* Er Sule XIII. goudé er Pant.

CHAPISTRE V.

*Ag er Garanté é zeliamp demp-ni-memp.*

EEllein-é ramp ha deliet é demp hunn garein ni-memp, à pé lare demp hunn Salver, *Hui é garou hou Toué à greiss hou calon,... Ha hou Nessan el-oh-*

*hui hou çunan* (*p*). Er garanté dohemp-ni-memp n'enn de quet ennta perpet fal, pé hunn Salvér n'enn devezè quet laret, *Hui é garou hou Nessan el-oh-hui hou çunan*. Er garanté dohemp-ni-memp n'enn dé quet neoah perpet mat, pé hunn hunn Salvér n'enn devezé quet laret, *Enn hani é gare é vuhé, é hollou, mæs enn hani é hassa ér bétt-menn, é honservou aveit er vuhé éternele* (*q*). Ha S. Paul é laqua é mesque er béherion er ré é-hum gave unn dra benac, hac é hum gare rai (*r*).

I. Er garanté dohemp ni memp e zou mat, 1°. A pé ne hum garamp meit à causse de Zoué, hac à balamor dehou; à pé ra demp er garanté zé hum obér perpet doh é volanté, doh é Lezena, ha bout ataüe coutant oll ag er péh é ra demp ér stat é pehani enn enn-dess hunn laqueit; rac mar hum glemmamp à volanté Doué, é ma ur merche enn é hum garamp mui éit ma caramp Doué. 2°. Santele é er garanté-zé à pé ra demp gobér er mat guet jny hac ur grét caranteüss à causse de Zoué, ha resisteïn guet courage doh hunn fal imur ha fal inclination, peré unn doug d'er péhet:

*p* Math. 22. v. 37. v. 39... *q* St. Jean 12. v. 25.
*r* 2. Tim. 3.

rac dougein à obér er matt, guet eune à hum ziæzein, *pé* hum blégein é obér drouc é zou ur garanté criminele, *car enn-hani é gare er péhet, enn-dess cass doh é inean* (s). 3. Er garanté-zé é zou matt, à pé ra demp dezirein ha laquat poénn de ounit er madeu ag enn Nean: car hum garein é-zou clasque bout er hat hac-heuruss, ha jamæss ne vehemp er hat hac heuruss meit énn Néan.

Er garanté unn-ness dohemp-ni-memp n'enn dé ennta matt, meit à pé glasquamp hunn heureustété Douéhemp quin, ha non pass ér bétt nac ér vuhé. Par example, hui é hum blége ar enn doar, hui é gare er vuhé, hac é honserve, non pass à cause d'er joyeu ag er bétt, d'er houtantemanteu ag er horf, d'el lehúiné hac æzemant ag er vuhé, mæss à cause de Zoué hemp quein, aveit h'er chervige ar enn doar, aveit gobér œvreu matt ha santele, aveit reign example vat à guemenit ma eellehet, aveit gounit incanneu de Zoué, &c. Er Garanté-zé zou santele, rac hi ou toug d'ou finn deüéhan.

II. Aubligetomp de garein hunn inéan hac hunn horf: er horf é-zeli pleguein d'enn esprit, hac enn esprit de Zoué.

(s) Ps. 10. v. 6.

Aubliget-

Aubliget-omp de ùellat, à quement ma eellamp, de glinhuéüeu er horf, ha de conservein enn inéan ér stat à graice Doué, ha gobér hunn possible aveit gounit enn heurustet éternéle éit pehani é-homp crouéet. D'inou é teli doug er garanté unn-nefs doh hunn horf ha doh hunn inean, pé n'enn de quet hum ga-rein é-ramp, mæss hum lahein. Hunn horf bac unn inean é zou itré hunn deorn, Doué é oulennou conte guenemp à nehai: ean enn-defs int crouéet aveit enn Nean, ean é ordreinne demp hou hondui d'inou éit ma veint heurufs de virhuiquin. N'enn dé hou lahein é ennta hou lezel de vout énn ihuern malhurufs de jamæss ?

Chetui ennta dever quettan hac obli-gation enn oll dutt enn-ou hevér intt-memp, condui er horf hac enn inean de Zoué, hac hou lacat ér stat, é pehani é oulenn Doué ma yeintt. Sclair é ennta de pep unan d'antand 1°. é ma obliget de quittat oll er péh é eellehai miret doh t'ou à conservein é corf hac é inean ér stat vat: é ma obliget de quittat ur sal teiche, pe-hani é lah é gorf hac é goll é inean, el enn ivraignereah, er gourenneu, ér re-forcereah, er molliaheu, er h'crolleu, &c. é ma obliget de quittat ur vechér, doh pehani ne eelle quet derbel hemp péhein,

V.

pé hemp danger brafs ha tofte à béhein; pé à vout caufe de béhein, avel hilleih à Davarnerion, &c. é-ma obliget de quittat unn amitié rai-tinert, unn hantifs amourufs ha fal, unn ti dangerufs, ha memp torrein pé coll ur gobre pehani ne eeller quet gouni, hemp bout énn danger brafs ha tofte à goll enn inéan.

2°. Sclair é hoah de pep-unan n'antand, rac ma teli hum garein, é teli éhué goutt penaufs é eellou bout er-hat hac heurufs: ean é zeli ennta goutt ne vou jamæfs heurufs meit énn Nean: ean é zeli ennta-goutt péh route é zelier quemer, ha doh peh heent é ma ret derhel aveit monet d'enn Nean: ean é zeli goutt ne yeher jamæfs d'inou hemp heli Lezenn ha Gourhemeneu 'enn Eutru Doué: ean é zeli ennta laquat é oll fourci éit goutt erhat é Ourheméneu, oll é ftudi éit hanaüein er hat é Lezenn, ha gobér é posfible éit h'enn hanaüein, h'er harein, hac h'er chervigein ar en doar, éit boutt heurufs goet-t'ou énn Nean.

3°. Sclair é openn de pep-unan d'antand é-ma er graïce vraflan unn-nefs receüet é, bout bét badéet, groeit bugalé de Zoué ha d'enn Ilifs, hac heriterion d'enn Nean. Er Giranté é zeliamp dempni-memp unn oblige ennta d'obér huna

possible éit conservein ur graice quer brass ; à guementt-cé enn-unn avertissai enn hani unn badéai, a pé rai demp ur Pilétt alumetr ha ma larrai demp, *Receuet er Pilétt alumett-menn, goarnet erhat er graice à hou Padientt, heliêt Gourheméneu Doué*, &c.

4°. Er garanté é zeliamp demp-nimemp unn oblige de dostar liefs d'er Sacremanteu, éit antretenein én-amp er graice ag er Vadient, pé aveit hi reparein mar hunn-nefs-hi coller.

III. Ni e zeli carein hunn horf, rac m'ann de Tample of Spéret-Santele, demeurance hunn inean, ha ma teli henn doutt lod é bonheur pé é malheur enn inean. Obliger omp ennta de zioal à h'er houci jamæis dré enn infamité à baillardiah, à ivraignereah, na dré péhet er bét. Cals é houels doh hou corf, mar ret debou é oll hoant, plégeadur ha coutantement er bétt-menn, hac h'er holl é ret ér bétt aral. *Enn hani e gare é vuhé el-cé, é hollou, émé hunn Salvér* (1).

1°. Obliget omp de conservein er vuhé d'er horf. N'enn de quet permettet ennta henn torrein dré fal blégeadurieu na cherpadou, el ma-méls deja larét ; nac éhué

1 S. Joan. 12. v. 25.

henn ufein dré benigenneu rai-vrafs hs pennadufs, na coll enn nerh hac er yéhet dré yuneu mal-a-propofs ha castimanteu rai-ruste. Er pennigenneu rai-galet ha diavifs n'enn dintt quet agréet guer Doué. Ret é ma veint ruft affefs éit laquat er fal-imur de bleguein, éit mougueio er goal inclinationeu hemp varein er horf na coll er yéhet. *Confideret erhat petra é celle hou corf andure*, émé S. Bernard (u), *examinet hou nerh, ne ret nitra hemp hum avifal, confervet hou yehet éit chervige Doué* ha hnu Neffan.

Guhavé enn ur obér rai à œvreu de béré ne ver quet obliget, enn é-hum laquer er mæze à ftat de obér er péh zou commandet. Lnd é yune dre zevotion énn déyeu libre, hac é vanque à h'er gobér d'enn déyeu ordreinnet. Mæfs allafs! hilleih é vanque, par example, à yune d'er Houareifs, rac ma hou defs collet hou yéhet dré enn debaucheu à Vallardé, ha quementt-cé é zou calz criminelloh. Réquifs é reign é vouit d'er horf, non pafs aveit h'er goalhein, mæfs guet ræfon ha mufur: reign dehou er remedeu à béré enn-enn-defs gobér, éit confervein er vuhé: reign unn difcuéh hac ur repofs

(u) Serm. 40.

benac dehou éit reparein é nerh, aveit ma vou güél ér stat de secour enn espritt de chervige Doué, ha d'accomplissein hunn oll deverieu hac obligationeu.

2°. Revé S. Bernard, er mortificationeu rai-ruste-zé, péré é use er horf hac er yéhet, é zou forh-liess tantation ha finesse er goal-speret, ha non pass ur güir devotion. Ean ou pousse el-cé guhavé de hum gastiein ha de hum usein, à-cel fin ne eellehet quet quentt-pél gobér mui quasi nitra à hou çobligationeu : éit ma hum ziouftehet à pé vou passet hou hæærrat devotion ; éit ma hum zicouraghet ha ma couéhehet énn desespoér, rac ne eellehet mùi gobér.

Mæss, allass ! m'el-lare hoah, n'enn dess quet calz de beré é eeller lareet é rant rai à benigenn, ha de hilleih é eeller lareet ne rant quet assess ; ha quenttoh enn um ziouster ag er mat, rac ma hum h'roér rai doh enn drouc.

3°. Hilleih é hum trompe hoah guet er penigenneu rai-ruste ha diavis-cé érant eit coutantein hou fanrasie. Intt é-hum fie hac é hum lorifie rai à pé gastiant brass el-cé hou horf : int é chonge ne faut quein éit bout mat ha santele. Requiss é, me oüaire castiein er horf, aveit ne hum revoltou quet éinep d'er speret,

hac éit ma aboéissou d'er ræson: mæs er principall é corrigein er goal-imur, gouasquein ar er prontitude, mouguein er fal inclination, campennein er spéret, réglein er hat er chongeu, resistein pronte doh enn tantationeu, ha fal desirieu, quittat enn dangér hac occasion ag er péhet. *Er geinnænee ag er horf ne chervige quet de calz à dra*, émé S. paul (*x*), *mæs enn devotion à galon é-zou mat éit pep-træ, ha Doué é promett er vuhé er bétt-menn hac ér bétt aral d'enn-nemp enn d'ou hi pratiquet.*

4°. Aveit n'arriüou quet gueneoh quemér martezé hilleih à boenn hemp calz à verite, ne quéméret jamæs penijenneu extranrdinerr, na castimanteu braås hemp avis ha consantemant ur Hoveteur pehani ou canaüe erhat, ne ret jamæs Ro *pé* Vœu, na Perhindét hemp é avis. Ne guéméret quet rai à Bedenneu de lareet, ha lareet int erhat ha liess, perpet guet unn devotion à esprit hac à galon.

IV. Ni é zeli hoah dougein er garanté disordre unn-ness dohemp hunn-unan, dré behani enn é hum garamp ha non pass à causs de Zoué nac à balamor de Zoué. 1°. Er Garanté fal zé é ra ne chongeamp

(*x*) 1. Tim. 4. 7. 8.

meit énn-àmp, ér péh é-ramp hac é la-ramp: é-ra ne vihuamp meit aveit-omp ha non pass aveit Doué: é-ra demp la-quat hunn oll spi ér bétt hac énn æsemant ag er vuhé-menn, el pe ne vehemp crouéet meit aveit er bétt-menn hemp quein.

2°. Er garanté disordre-zé dohemp hunn uoan é zou forh communn, ha ne chonquet énn-hi: é-zou forh dangerussha ne hum avifer quet bout cablufs, rac hi é zalle er spéret hac é ouni er galon: hi éra offance brafs de Zoué, rac hi é-ra demp enn abandonnein, éit clasque ha derhel dré préferance doh enn æzemant ag er horf, er houtantemant ag er vuhé hac er plegeadurieu ag er bétt: hi é la-qua hunn salvedigueah énn dangér, rac hi é-ra demp hum arreftein hac hum fta-guein doh er bétt-menn, hemp chongeal calz énn Neao, éit pehani hemp quein é homp crouéet.

3°. A quement-cè é-ma cablufs oll er-ré ne laquantt quet poenn de feahein hou fal inclinationeu, de torrein hou fal imu-rieu, de quittat hou fal teicheu, &c. Oll er ré ne fal quet dehai andore nitra, na doug croès er bét. Oll er-ré é hum glemm à Zoué hac é-hum faiie éinep d'é volanté ha d'é providance. Oll er-ré péré

ne glasquant meit coutantein hou spéret dre sal chongeu à hloër, à gass, à baillardiah, à avarice, &c. Oll er-ré é-ra, à guementt ma eellant, d'ou gouste oll er péh é oulenn à voüit mat, à chervat, éit hum hoalhein ha liéss rai. Oll er-ré éra d'ou halon, oll er péh eelle hoantat ha desirein, ha d'ou horf enn oll æzemant ha plegeadur é eellant. Oll er ré é gate quementer vuhé-menn, ma ancoéhant enn Nean. Enn hirreah ou dess de üeleit Doué é zou quer bihan, ma carréhenit bihüein attaüe. Fin deüéhan er sorte tutt-cé é-zou intt-memp ha non pass Doué, intt é-hum gare quenttoh éit Doué ; peel intt ennta doh h'er harein dréss quement-tra zou oll, mui éit hou madeu, hou huhé... ha merbüel quenttoh éit henn offancein.

4°. Sclair é ennta enn é hum lab er forte-zé quenttoh éit ne hum garant, rac é clasque hou honheur ér mæze à Zoué, ne gavant meit hou malheur. Rac-cé é lare demp hunn Salvér liéss énn é Aviel: *Enn hani égare é vuhé, é hollou... Renonciet deoh hui-memp, douguet hou Croéss... Heliet mé* (*y*)... *Enn hani ne zoug quet é Croéss ha ne za quet ar me lerh, ne eelle quet boutt à me ré* (*z*)... *Ranteléah enn*

y Math. 16. v. 24... z Luc. 14. v. 27.

*Nean ne ouniyerr meit dré forcein* hunn fal ioclinationeu (*a*).

*a* Mat. 11. v. 12.

## CHAPISTRE VI.

### *Ag er Garanté doh enn Nessan.*

MÉ-mess laret ér Chapistre XXVI. p. 139. ag er Poénnt queitan é homb obliget de bardonnein d'unn Enemiset ha de garein vat dehai. Mé larou bermenn é homb obliget de garein hunn *Nessan él omb-ni hunn-unan.*

I. *Receüet unn-néss guet Doué er Gourhemenn-menn*, émé S. Yahann (*b*), *Enn hani é gare Doué, é zeli éhué carein é Nessan*; rac impossible é é guirioné carein Doué drels pep tra, hemp carein hunn Nessan : car 1°. Petra é carein Doué? Séhuél er galoo trema Doué guet ur grét carantéuss ha tiner, desirein ha gohér hunn possible éit ma vou hanauet, caret, iooutet ha cherviget guet quement hani-zou. Petra é carein eno Nessan? Henn dout ér galon ur grét carantéuss d'obér pep sorte vat dehou, ha dress pep

*b* S. Jean. v. 21.

ma d'er gouni de Zoué, mar dé fariet; desirein ha gober er péh eellamp éit ma hanauou, ma carou ha ma chervigeou Doué perpet guet fidelité aveit ma vou heurus guet-t'ou durant unn éternité.

2°. Oll er-ré enn-dess joy doh hou Nessan, n'enn dé quet lareet enn ou dese perpet doh t'ou ur caranté revé Doué; el-cé n'accomplissant quet Gourhemenn Jesus-Chrouist. Ma ne garett hou Nessan, meit rac m'an dé deverruss, m'an dé cair boutt énn é gompagnoneah, m'an dé habil, rac hou ímurieu é hum h'roa hac é hum accord erhat, rac ma hoh diméet, ma hoh querentr, pé rac ean é zaccot chervige deoh, hui é-houess de ouni guet-t'ou, &c. er garanté-zé é zou naturel, ur garanté à cause d'er blégeadur pé d'er profit, ha non pass ur garanté surnaturel, ur garanté à cause de Zoué. Ur garanté el cé é zou aveit-oh hou ç'unan, ha non pass aveit Doué. El cé n'er haret quet el ma ordreinn deoh hunn Salvér h'er harein. *Er Gourhemenn é - ran deoh*, em'ean (c), *é zou ma hum garhet enn eile hac éguilé el ma-mess hou caret.* Hunn Salvér n'en-dess quet hunn haret à cause d'er blégeadur na d'er profit:

c S. Jean. 15. v. 12.

mæss ean enn-dess huno haret hemp 'unn-mess eao meritet, ean enn-dess unn haret éit hunn hondui d'enn beuustet éteroel.

Eit carein éhué hou Nessan, douget ır garanré louss é-za ag er hicq: ne gredet juet hoah é-ma affess henn doutt doh t'ou ır garanté é-mat hac énn honestiss revé er bétt: mæss caret-ean 1°. Rac Doué é commande her harein, rac m'an-dé croaidur de Zoué avel-oh, rac m'an-dé galhùet d'enn heuruster éternel querclouss ell oh. 2°. Caret ean à cause de Zoué; mæss ne vernn pihuë é, n'offanset jamæss Doué aveit pligein dehou. 3°. Caret-ean, hac hum rejouisset mar condui ur vuhé vat ha sanrel; mar dé diranget, groeit hou possible éit h'er gouni de Zoué, douguet-ean d'obér é salvedigueah: hum affliget derac Doué ha pedet aveit t'ou, mar dé ahurtet enn é behet, &c.

II. Mar fal deoh hoah goutt penauss ha peguement eno-enn-dess honn Salvér hunn haret, comprenet, mar guellet, el *lédandét*, enn *hirdét*, enn *dondét*, hac enn *ınhùeldét* à garanté Jesus-Chrouist (*d*), pehani enn-dess caret ha secouret enn oll, memp é Ennemiset brasfao, hac er ré enn

d Eph. 3. v. 18.

taché doh er Groéss. Er Garanté à Crechenneah é oulenn éhué ma carrehet, non pass hou çamiet ha hou querentt hemp quein, mæss hoah hou ç'ennemiset. *Ma ne garet meit er-ré ou care, péh recompanse ou p'ou-hui*, émé hunn Salvér (*e*)... *ha ma ne saludet*, ma ne laret boo jour *meit d'ou c'e-ré, petra é rehet-hui mui* éit enn ordinerr ? *Er Payannet n'er groant intt éhué?* Huon Salvér Jesus é ordreinne demp enota carein hunn Nessan, desirein ha gobér dehou er memp vat é zeziramp hac é rehemp demp-ni bunn-unan revé Doué. Ean é ordreinne hoah demp carein hunn Ennemiset, pedein Doué aveit t'ai ha gobér vat dehai. Permettet é neoah desirein doug er victoer ar Ennemiset er Ranteleah hac hum rejouissein m'ann d'intt bét feahet, &c. *Leinnet er hommancemant ag enn Ivi*, Chap. XVI. p. 99.

2°. Considerct enn *hirdét* à garaoté Jesus-Chrouist. N'enn dess quet buno haret aveit unn amzér, mæss béd er fin, ha gùell oüai guet-t'ou coll é vuhé -dré ur marhuë calet ha méhuss, éit coll é garanté aveit-omp. É Garaoté é zou bét quer paduss ha quer parfæt, qué n'enn dé quet bét capable oll pehedeu er bétt

(*e*) Math. 5. v. 46.

d'hi

l'hi goannat na d'hy yeinnein. Pihue é chonge erhat é quemenit cé ?

Er Garanté à Grechenneah, é aeliamp d'unn Nessan, é zeli boütt ferm ha paduss assess, éit ne yeinnou jamæss nac à cause d'er fauzonni enn-unn hevit; nac à cause d'er goal traitemanteu enn-unn andrés, nac à cause d'enn domage é vehai groeit-demp, d'er goal-gonzereah é vehai larett à hanamp, enn an julieu é vehai laret demp, &c. Nitra ag er bétt ne aeli hi goannat, rac Jesuss enn-dess sduffret oll quemenet-cé ha hoah mui dré garanté aveit omp, hac ean é lare demp *careit hunn Nessan, el m'ann dess hunn haret* (f). Mæss, allass, disterret é enn nombre ag er-ré enn-dess ur garanté el cé doh bou Nessan!

3°. Consideret enn *dondet* à garanté Jesuss Chrouist. Ean zou disquennet ag enn Nean ar enn doar, ean enn-dess con-duyet ur vuhé triste, ean enn-dess souffret durant é Passion hac anduret ur marhue méhuss ha calet dré garanté éit hunn tennein à sclavage er pehet, à boënnieu enn ihuero, ha meritein demp er vuhé éternelé.

Er Garanté à Grechenneah é zeli éhué disquenn éit guelet peuranté ha misere

(f) Jean, 15. v. 12.

hunn Neffan, eit feellet doh t'hou guet truhé hac aveit h'er foulagein à guemenet ma eellamp. Rac n'en dé quet guir lareet é caramp hunn Neffan, ma ne hum laquamp é poenn à reign fecour er bét dehou énn é visere; *Er merche ag er Garanté é zou enn oberen*, émé S. Gregoire, *né garamp quet* hunn Neffan *à veco hemp quein hac à gonze*, *mæs caramp ean é guirioné* hs discoamp *dré hunn oberen* enn er haramp (g).

4°. Considerer hoah enn *inhueldet* à garanté Jesus-Chrouift énn urh hevir : n'enn dess quet hunn haret à cause-d'unn avantageu naturell, nac à cause d'é profit ean-memp, na rac ma unn-ness ean meritet : mæs ean enn dess hunn haret el Doué ma hoai, hac aveit Doué : ean ean dess hunn haret, non pass aveit enn duar, mæs aveit enn Neanv ean enndess hunn haret, non pass hemp quein aveit reign demp er madeu ag er bétt, er madeu temporell, mæs aveit er madeu éternell.

Er Garanté à Grechenneah é ordreinne demp ennta éhué carein hunn Neffan, non pass à cause demp, nac à cause dehou hemp quein revé er bétt, mæs aveit Doué hac à cause de Zoué : h'er harein, non

g 1. Jean. 3, v. 18.

pass aveit enn doar, mæs aveit enn Nean ; non pass à cause hemp quein d'er blégeadure ha d'er vat unn-ness doh-t'ou, mæs à cause d'er vat éternele é zeziramp dehou : h'er harein aveit h'er secour er bétt menn de vihùein, mæs hoah mui aveit h'er secour de hum salvein : ha mar deziramp dehou nerh, yéhet, prosperité, commodité ér bétt-menn, ne zeli bout meit guet enn intantion hac enn dezir ma reïe unn implé matt à nehai aveit gounit enn Nean.

Carein ennta hunn Nessan rac unn ami matt é, rac ur blégeadur é demp boutt guet-t'ou, rac secour brass é-ra demp ér bétt-menn, &c. er garanté-zé ne vehai quet ur garanté à Grechenneah, mæs ur garanté aveit-omp hac à cause demp, ur garanté naturel ba hemp merite aveit enn Nean.

Allass ! n'enn dé neoah el-cé é career muihan er bétt ? Dieze é enna cavoüet er garanté à Grechenneah émesque er Grechenion-memp, ha gloaüe é er-ré é gare hou Nessan el m'ann dess Jesus-Chrouist huon haret. Quement-cé neoah é zou ur Gourhemenn aveit omp hac unn oblige édan boënn à behein, rac *enn hani negare quet é Nessan, é chome ér marhuë* (*h*).

*h* 1. Joan. 3. v. 14.

III. Recommandet é déoh gobér à galon unn Acte à Garanté doh hou Nessan, 1°. A pé unn santet piquet hac offanset dré ur guir lùem *pe* unn anjulie bénac. Mouguet quentteh er velime ag er hass enn ou calon dré er garanté à Grechenneah, revé er péh é lare demp hunn Salvér (i), *Pedett aveit er-ré é ra poenn deoh hac ou coal-gonze.* 2°. A pé hum santet é troublet dré er chonge à gass, ha mar clasque er malice hac er vangeance gounit ar-nah, groeit unn acte à garanté doh ou Nessan. Gùel hac æssoh é, émé S. Augustenn, miret doh er malice à antréein énn ur galon, éit n'enn dé æze hi laquat ér mæze, mar hi dess ur ùéh gouniet. 3°. Groeit unn action caranteúss à pé ùélet é ellet gouni unan benac, enn dess cass dohoh, enn ur ziscoein dehou ur merche bénac à garanté. Guet ur guir douce hac amiable ag unn ennemiss é rerr guhavé unn ami. Hui é zeli ennta discoeìn dehou enn er haret, guet eune ne hum gollehai, mar h'el-lausquet é cass dohoh: rac Doué *é ordreinne de pep unan henn dout soin ha sourei ag é Nessan* (k). Mar dé hui é enn dess ean offanset, é

i Math, 5. v. 44... k Eccli. 17. v. 12.

hoh obliger de monet d'er havouet, ha *d'obér hou peah guet-t'ou (l)*.

l Math. 5. v. 23.

## CHAPISTRE VII.

*Ag enn œvreu à drugairé revé enn inean.*

APé ordreinne demp hunn Salvér Jesus-Chrouist carein hunn Nessan, ean é lare demp h'er harein à galon hac énn effet ; de lareet é, discoein dré hunn œvreu enn é quevir enn er haramp é guirioné. Sclair é ennia é tihuenn dohemp à henn affligein, à reign chiff er bét dehou, à h'er goapal, à henn disprisein, à reign goal-exemple dehou, à henn doug d'er péhet : enn ur guir à obér næze dehou é façon er bét nac énn é inean, nac énn é gorf, nac énn é zanné, nac énn é inour, nac énn é guerenit hac amiet : mæs é teliamp henn inourein, gobér stat à nehou, rac m'an-dé crouaidur de Zoué ha prener dré ouait precius Jesus-Chrouist ; é teliamp andure guei patiantét é zefauteu, h'er honsolein, h'er soulagein, h'er secour éit enn inean querclouse ha memp mui éit aveit er horf.

Chetui é deu pé tri guir enn œvreu à drugairé revé eann iũean. 1°. Ansaignein er-ré inorantt,el desquein hou Phedenneu, hou Hatechene d'er-ré nou gouyant quet. 2°. Corrigein er-ré é offanse Doué. 3°. Reign conseil vat d'er-ré enn d'esſ dobér. 4°. Conſolein er-ré é-zou affliget. 5°. Souffrein guet patiantét enn anjulieu é vou groeit-demp. 6°. Pardonnein à galon enn drouc é vou groeit demp. 7°. Pedein éit er-ré vihue, éit er-ré varhue, hac éit er-ré e-ra goahan é eellant demp. Rai hir vehai hou expliquein oll. Ne gonzein meit ag enn oligation unn-neſs de gorrigein hunn Neſſan.

## *Corrigein er-ré é-ra faute.*

OBliget-omp d'avertiſſein er-ré-ral é hou fauteu ha péhedeu, éit ma changeint ha ma teint de vout guéll. Allaſs! quaſi deine ne hum acquitte ag enn obligation unn-neſs de gorrigein hunn Neſſan, mæſs éhué quaſi deine ne venn bout corriget. Neoah hunn Salver Jeſus-Chrouiſt e-ra demp ur Gourhemenn à quement-cé. *Mar hean deſs hou Prere* (pé hou Neſſan) *péhet éinep deoh* (pé derac oh), *queret, diſcoeit dehou itré eam*

*ha hui er faute enn dess groeit (m)... corriget hou ç'ami... guet eune ne rehai hoah sal (n). Avertisset ean avel hon prere*, émé S. Paul (o). Enn obligation-zé d'avertissein ha de horrigein enn Nessan à pé ra ur faute hénac é feele enn oll, *Doué*, émé S. Augustin, *enn dess intimet ul Lezenn éternelle Catholique*, unn ohligation *ne changeou jamæss d'enn oll Grechennion de gorrigein hou Nessan (p)*. Rac, el ma homp aubliget de garein enn oll, obliget-omp éhué d'avertissein enn oll ag enn drouc é-rant, memp guhavé er-ré zou dreſt omp, guet eune ne hum gollehent; mæss n'enn doh neoah obliget d'er gobér meit à pé houess léh d'espereìn é profitteint à hou ç'avisſ mat: rac mar santet ne reie cass enn hani é avertissehet ag er pé é larehet dehou, hac é reie hoah er memp-tra ha martezé goah, hui é zeli h'el lezell. Pedet aveit-t'ou.

Aveit corrigein hunn Nessan, rét é hum avisein erhat, choige enn amzér, hac hanaueìn erhat imur enn dutt doh péré enn unn-ness affær. Guhavé é ma rét bout douce hac amiable, guhavé bout

*m* Math. 18. v. 15.... *n* Eccli. 19. v. 15.
*o* 11. Thes. 3. v. 15.... *p* Serm. 16.

ferme ha resolus, guhavé é-ma rét menace, guhavé é-ma rét pedein, guhavé castiein.

Aveit corrigein hunn Nessan, ret é hoah feellet doh enn oait, er stat, er rang, enn imur. *Ne rebreichet quet huerhue er-ré ancienn*, émé S. Paul (*q*), *mæs pedett intt quenttoh el* ma pédeheoh *hou tatt : avertisset er-ré youanc, el hou Perdér : er merhet ancienn, el* ma avertisseheoh *hou mam, er-re youanc, el hou c'hoerezet guet pep sorte honnestis* : de lareet é, ne faut quet ma vou nitra meit honnest hac enn desir ag er mat énn-ou calon, énn-ou conzeu ha gesteu. Mar avertisset er-ré zou drest-oh, groeit ean guet respect hac inour : mar avertisset unn aral à fauteu, à béré é hoh hui-memp cablus, groeit ean guet humilité, enn ur huannadein hou teu, éit hum corrigein ha changein hou-teu : ma n'enn doh, dré graice Doué, cablus, avertisset guet douster er-ré é-ra fal, ha chonget, quenevé secour enn eutru Doué, éhoh quer fragill el hanni ha capable d'obér boah goah éit er-ré é avertisset (*r*).

II. Enn obligation menn é seell enn oll Grechennion, el ma lare demp S.

*q* Thim. 5. v. 1. *r* Gal. 6. v. 1.

Auguſtenn : mæſs dreſs-pep-tra enn tadeu ha mameu é quevir hou bugalé : er væſtre é quevir er rai é zou idan dai, el er ſerviterion, er nunidion, er veiterion: er-ré ancienn vis-à-vis d'er-ré yoüanc: er-ré enn deſs autorité vis-à-vis d'er-ré zou chujet dehai. Unn dra vat é corrigemant enn Neſſant à p'enn dé groeit erhat, car petra güel éit laquat unan fariet enn hentt ag é ſalvedigueah? *Gouyet*, émé S. Jacques (*s*), penauſs *enn hani enn d'ou tennet ur pehour ag er goal hentt, é pehani é hoai fariet, é ſauve inean ur pehour ag er marhuë, hac é olo ur berrein à pehedeu.* Braſſet unn avantage! mæſs ma ne hum guemererr erhat éit corrigein enn Neſſan, peh ur foule à zrougueu é arriüe! quement-cé ne üéller meit rai lieſs, dreſs er-ré-ral, itré er-ré é zou diméet. Rac él-leh quemér er hourſe hac enn amzér éit hum averiſſein itré dai guet caranté, él-léh ma teliehai unan ſeellet doh imur enn aral, pep unan a nehai ne heli meit é béennat ha fantaſi, ne rant enn eile d'éguilé meit temalatio, neu lüem, meit rebraicheu hüerhuë, anjulieu mehuſs, menaceu coleruſs ha malloheu; el-cé élléh güellat d'enn drouc, ne rant meit h'er velimein.

*s* Jac. 5. v. 20.

Mar sal deoh corrigein hou Nessan; ha ma vou profitrable hou avisseu mat, avertisset-ean hemp goal imur, hemp fache na colere, hemp peennar na fanrasi: mæs guet enn hoanr d'er gouni de Zoué hac enn desir d'obér ou tever enn é quevir. Hac éit ma tehait hoah gùell de beenn, hum recommander à guentt de Zoué ha d'ou Ælett Gardienn.

Mar dé hui é glasquer corrigein: receüet enn avertissemanteu é-rerr deoh guet humilité, aboéissance ha patianret. Hac é vehai gùir lareet n'enn devehai quet enn aral hum guemerer erhat éit hou ç'avertissein: er fond é zou mat, ne vanque meir er façon; profittet. Mar refuset profittein ag unn avis mat, é-ma ur merche é-hoh leine à Orgueil, é-ma foüenhùet hou calon guet er gloêre, é hoh ahurter énn ou péhet hac enn er haret, hac é-hess de zougein brasa éit hou salvedigueah. *Enn hani ne gare quet bout corriget, é-querh dré hentt ur pehour: mæs enn hani enn dess dougeance Doué, é-hum gonvertissou à greiss é galon* (1).

1 Eccli. 21. v. 7.



# CHAPISTRE VIII.

*Enn œvreu à Drugairé revé er horf.*

N'Enn dé quet afsefs ét ur güir Grechenn secour enn Nessan revé m'ann desa unn inean, rac é hoah h'er soulagein revé m'ann desa hur horf. Quement-cé é ceiller gobér 1°. É reign de zaibrein d'er-ré enn-desa nanne ha d'ivet d'er-ré enn-desa séhett. 2°. É logein er beurerion hac enn estrenn. 3°. É usquein er-ré nüah. 4°. É visitein er-ré glani. 5°. É consolein ha soulagein er brisonnerion. 6°. É prenein é gaptivét. 7°. É lyeinnein er-ré varhuë. Ne gonzein meit ag eno aléson, pebani é gomprenn à vrasf oll quement-cé.

## Ag enn Aléson.

MAr sal deoh gouit peguement é tal demp enn Aléson, enn Arhæle Raphaël el larou deoh. Enn Aléson, em-ean (*a*), *unu delivre ag er marhuë, é efface hunn péhedeu, é-ra demp cavouet misericorde derac Doué*, ha meritein er *vuhé éternele*. Avel enn deure é lah enn

(*a*) Tobi 12. v. 9.

*tan alumet*, émé er Spéret-Santele (x) ; *el cé enn Alezon é efface er péhet.* ( Mæss non pass jamæss hemp contrition nac hemp covessat, à pé eeller h'er gobér ). Er houvi caranteuss é reie hunn Salvér dé er Jugémant generale d'er ré salvet, é zeli gobér demp asses hannauein peguementt é tall enn Alézon : *Deit*, é larou ean guet ur face graciuss hac amiable, *deit, tutt beniguet guet me Zat, quemeret position ag er Ranteleah preparet deoh à oudé er hommancemant ag er bétt : car mé-mess bétt nanne, ha hui é-houéss reit teign de zaibrein ; mé-mess bét séhét, ha hui é-ouess reit teign d'ivet ; mé zou bét estrenn, ha hui é-houess bét me loget ; mé zou bétt nùah, ha hui é-houess bét menn goleit ; mé zou bét clan, ha hui zou bét doh me visitein ; mé zou bét ér prison, ha hui zou bét deit d'ém guélet* (y). *Nezé er ré salvet é rescondou pegourse ennunn ness-ni hou guelet peure, ha ma hunnéss reit deoh de zaibrein ? ets. hac hunn Salvér é rescondou dehai : M'el lare deoh é gùirioné, qu'el-liess guéh el ma houéss groeit quementt-cé d'er bihannan à m'enn berdér, é-ma deign enn é-houess eangroeit.*

x Eccli. 3. v. 33... y Math. 25. v. 34.

Hanauet,

Hanauet dré er honzeu zé ag enn Aviele peh quer brass merite enn-desf enn Alézon dérac Doué, ha peguement é ma recommandet demp h'er gobér. Groamp énnra œvreu mat, éit ma unn bou er bonheur dé er Jugemanr generale de gleuet er houvi caranreüss-cé doh hunn galhuein de moner d'enn Nean. *Acquittamp hunn pehedeu dré enn Alézon (z).*

Ne zouget quet hum beurrar é reign enn Alézon : é contrele, ur moyanr de pinhuiquat ha de dennein benediction Doué arnah é reign enn Alézon: Hunn Salvér er promet demp, *Reit*, em'ean (a), *hac é vou reit deoh, reit vou deoh revé hou tesir ur mesur mat, leine, mahet, barre que ne scuillou.* De-lareet é, Doué é reie pep-sorte graice ha benediction d'er-ré é vou charitable é quevir er Beurerion. El ma rehet d'er-ré-ral, Doué é reie deoh. N'enn desf quet bér guélet hoah tiegueah ér bér revinet dré enn Alézon, hac hilleih é zou couéhet dré enn hoarieu, er brague reah, er chervat, enn debaucheu, er procezeu, ha mar seeller erhat, martezé rac ma vér bét calet ha hemp truhé doh er Peure. *Rac n'enn desf nitra à vat d'esperein éit enn*

z Daniel 4. v. 24. a Luc. 6. v. 38.

*hani é zalh attaue doh enn droue, ha ne ra quet enn Alézon*, émé er Scriture sacret (*b*).

Doué enn-defs laqueit enn danné itré deorn er-ré pinhuic, éit ma partageint lod guet er Peure. Mar laquant enn danné-zé de vragal ha de chervadein, mar h'er goarnant guet-t'ai dré avarice, n'enn de juste ma lamou Doué guet-t'ai er péh ou-defs, éit h'el laquat itré deorn unn aral, pehani enn impléou arhat, hac er partageou guet er-ré enn-defs d'obér ? Rac ur pinhuic é ouarnn er péh enn defs de ziovér, é zalh guet-t'ou necessité er beurerion : tra unn aral é zalh, mar gouarnn er péh enn-defs rai, émé S. Augustenn (*c*). *N'affliget quet* ennta *calon er Peure, ha ne tardet quet d reign d'enn hani é souffre.*

II. Er-ré é zou calet ha hemp truhé doh er Peure, é zeli dougein brasa jugemant enn Eutru Doué : rac, émé enn Apostol S. Jacques, *Enn hani n'enn d'ou quet bét truhé, é vou juges hemp truhé* (*d*).... *Enn hani é steue é zifcoharnn guet eune a gleuet cri er Peure*, émé er Spéret santel, *é griou éhué, ha ne vou quet cheleuet* (*e*).

---

*b* Eccli. 12. v. 3.... *c* Eccli. 4. v. 3.
*d* Jac. 2. v. 13.... *e* Prov. 21. v. 13.

Er santance terrible é prononçou hunn Salver ér Jugemant generale éinep d'er-ré dannet ; n'enn dé merchet é rebreichou dahai meit é-mant bér calet éinep d'er beurerion. *Peelleit doheign, milliguet, é larou ean dehai, quaret d'en tan éternel, é zou bét preparet d'enn diaule ha d'é Ælétt, rac mé-méss bét nanne, ha ne houéss quet bét reit teign de zaibrein ; mé-méss bét schétt, ha ne houéss quet bét reit teign d'ivet, &c: Nezé é lareintt éhué, Pegourse enn unn-néss-ni hou cuélet doh hou pout nanne pé schett, &c. hemp n'unn-ness hou ç'assistet, &c.* (f) *Nezè ean é rescondou dehai enn ur laret, Mé lare deoh é guirioné quel-liess gueh el ma houéss manquet à assistein unan-ag er-ré disterran zé, é-ma deign mé-memp enn é-houéss manquet.* Chetui conzeu Jesuss Chrouist hunn Salvér ha hunn juge, ean unn averrisse é course, demp é seéntein.

III. Er servireron nac er vugalé ne zelianr quet reign enn Alézon hemp permission hou zutt, meit hac int ou dehai à hou hani prope de reign. Enn hani enn dess délé de béein é zou obligettoh de payein é aélé éit de reign Alézon. Péhet enn dess memp à pé vanque à payein é

f *Math. 25. v. 41.*

zélé é figur reign eon Alezon ; meit hac ean è vehai er Peure ér vrassan necessité : hac enn hani, de behani é telier, n'enn de quet ér stat triste-zé. Unn dra cavet, ur somme pé unn dra deliet, ne zeli quet bout reit d'er Peure, mar gouyer de bihue é. Ēit gobér erhat enn Alézon, 1°. Reit d'er Peure el pé vehai de Jesuss-Chrouist vehai. Seellet enn dournn é astenn deoh er Peure ēit goulenn, el pé vehai dournn Jesuss-Chrouist : rac, revé é gonzeu, *Dehou memp é ramp er peh é ramp d'enn disterran ag é ré* (*g*). Pé véhai Jesuss-Chrouist é tal hou torr é oulenn enn Alézon, n'enn de guir enn er reheoh dehou prontemant, à galon ha guet joy ? Reit-cé d'er Peure prontemant, hemp quæ na chagrin d'et péh é-rer, mæss *à galon ha guet joy*, rac *Doué é gare er-ré é-ra el-cé* (*h*).

2°. A guementt ma eellehet, cuhet er Charitéeu hac enn Alézonneu é ret, guet eune à hou pout gloére guet-t'ai. N'ou groét quet ēit bout mêlet, ēit ma vou conzet mat à hanah. Assess é ma ouyou Doué er péh é rehet. N'eon de quet neoah ma vehai dihuennet reign enn Alezon dérac enn oll, mat é memp liess h'er gobér,

*g* Math. 25. v. 40.... *h* 11. Cor. 9. v. 7.

éit reign exampl vat d'er-ré-ral, mæs ne faut quet h'er gobér dré h'loére éit bout mêlet. *A pé ret enn Alézon*, émé hunn Salvér (*i*), *hou tournn cleïe ne zeli quet gout petra é ra hou tournn diheu*, de-lareet é, Ne glasquet quet bout seellet, na ma vou gouyet é hoh charitable, éit bout mêlet guet enn dutt.

3°. A pé houess reit enn Alézon, dihoallet à h'enn temale de zeine, hac à hum vantein ag er péh é houess groeit: Ne laret quet, ne za hanni é toule menn-dorr ne ran debou: hac ém hartér mé-mess reit bara, graine, gusquemant, mé vague unan ém-zi, &c. Liess er sorte-zé *enn-dess bét hou recompanse ér bét-menn* (*k*).

4°. Groeit reign enn Alézon dré zeornn hou pugalé, aveit hou accourse d'ou devout truhé doh er Peure, de reign enn Alézon à pé eelleintt, hac aveit tennein benediction Doué ha bani er Peure ar nehai, *Pedenn er Peure é yeïe béed Doué* (*l*), ha benediction Doué ar nah bac ar nehai.

5°. Mar da ur Peure de tal hou terr durant hou prætt, pé mar gouzah é hesa

---

*i* Math 6. v. 3... *k* Math. 6. v. 2.
*l* Eccli. 21. v. 6.

enn ou kær unan benac enn-defs necessité vrafs, hum hasset ag unn tam bénac aveit reign dehou. *Partaget hou para guet er Peure, &c.* (m).

6°. Mar doh peure, ne eellet quet reign enn alézon : ahoél ansaignet er-ré inorant, désquet hou Fédenneu hac hou Hatechenn d'er-ré n'ou gouyant quet. Chetui unn alézon mat ha préciufs dérac Doué. Visitet ha consolet er ré clan, leinnet ul livre mat benac dehai, groeit ar hou-zro, fresquet dehai, goulennet guet enn dutt vat alezonneu aveit-t'ai, assistet-int d'er marhuë, lyennet int goudé. Groeit à guement ma heellehet œvreu à drugairé spirituel ha corporel. *Beah charitable ér feçon ma eellehet* (n).

IV. Mé oüaire é teliamp reign enn Alézon d'enn oll beurerion, d'er b herinn ell d'er-ré santell, d'er-ré vat el d'er ré fal : *Reit de quement hani é oulenn*, émé hunn Salvér (o). *Groamp vat d'enn oll* (p), rac enn oll é zou hunn berdér ha bugalé de Zoué. Neoah er ré é zou er vrassan necessité, é-zeli bout soulaget er ré guettan : arlerh, hunn herentt é-zeli hou dout er préferance m'ar d'intt peure,

---

m Isaï. 58. v. 7. n Tobi 4. v. 8.
o Luc. 6. v. 30. p Gal. 6. v. 10.

hac er-ré enn-dess bét groeit vat aveitomp ha daccoret chervige demp. Boutzou Peurerion de béré é ma affess reign enn Alezon à p'er goulennant, mæss boutzou tiadeu tutt queih ha méhuss, péré é zu guet enn nanne hac é vreigne guet misere hemp ne gredant monet de glasque; rét-é clasque er sorte-zé hac hou soulagein.

2°. Ne verr quet obliget de reign enn Alézon d'er ré é zou capable de labourat, mæss ne sal qoet poénn dehai; guelle é guet-t'ai bihùenn enn ou seneaotiss, ha lairreah el-cé enn Alézon; éit hum laquat d'obér nitra. *Enn hani ne sal quet dehou labourat, ne zeli quet daibrein* (q). Bihannoh hoah é verrr obliget de reign d'er ré é hum chervige ag enn Alezon neu zé aveit gobér chervat, ivraignein, ha condui ur vuhé méhuss ha criminel. *Ret d'er mat, ha n'assistet quet er pehour el-cé... Miret ne vehai reit bara dehou.* (r) mar gouyett é vou quement-cé occasion dehou de zerhel doh é fallanté ha paresse; ne ver qoet quenn obliget é quevir er riderion, el é quevir er-ré ag er harter. Mat é neoah reign dehai unn draïc benac, ha ne vehai meit aveit hou miret à douyett.

q II. Thess. 3. v. 10. r Eccli. 12. v. 6.

3°. Alézon mat é reign labour d'er-ré peure ha hou laquat da boënnieín ha de ounit hou bouitt, éit miret ne yéhentt de boéze, ha ne hum accoursehentt doh er pareſſe ha féneantiſs pehani *é zou cauſe de hilleih à fallanté (s)* : mæſs à p'ou deſs volanté vat ha ne gavant quet labour, ret é bout cri éit manqueín à hou ſecour.

V. Mar hum gleme lieſs er-ré peure é verr calett doh-t'ai, int é-ra léh éhüé lieſs ma vou hum glemmet à nehai. 1°. Hilleih é glaſque hac é eellehai gouni; hilleih é-ra guhavé gùel diſpign, éit ul-lod vat ag er-ré é-ra dehai. Hilleih é-zou peure dré hou goal cair, dré hou fal vuhé ha fal venagemant. Me oüaire *peu-ranté n'enn dé quet fallanté*, mæſs me oüaire éhüé é-heſs mar a unan fal à nehai. Hou guélein é-rer lieſs ital enn Ilſieu, mæſs non paſs calz abarh. Guélein é rerr er Chapelet guet tai, mæſs mar à unan n'el lare quet lieſs. Int é üéle er-ré ral é toſtat d'er Sactemanteu, mæſs mar à unan ne doſta quet lieſs. Int é üéle er ré ral é obér hou Faſque, mæſs mar à unan ne ya quet d'er gobér. Hilleih é zivro éit monet é Perhindet, mæſs non paſs guet

(s) Eccli. 33. 29.

calz a zevotion. Hilteih é gonze cair à Zoué, masſ péel int doh-t'ou, à veéc é conzant. Mar à unan é glaſque, hac enn deſſ énn armérh ha guell commodité eit er-ré ou ſoulage. *N'aſſiſiet quet er-ré ſal*, émé er Scriture ſantele (*t*), *Doué é reie dehai el ma veritant, ean ou gouarnn béd enn dé ag é vangeance.*

2°. Me ouaire n'enn de quet er Peure, masſ Jeſuſſ-Chrouiſt é zeliamp ſeellet à pé ramp enn Alézon, hac eit Jeſuſſ-Chrouiſt éhué enn er ramp: masſ me ouaire éhué enn er Beurerion é zeli bihuein ſantelemant, pedein lieſſ enn Eutru Doué de reign é venediction d'er-ré ou ſoulage, toſtat lieſſ d'er Sacremanteu ha gobér œvreu ſpirituel eit er-ré é-ré ſecour ha ſoulagement dehai. *Pedenn er Peure é-ya beed-ha diſcoarnn unn Doué* (*u*), masſ éit quement-cé rét é ma pédou.

3°. Ur Peure ne zeli quet henn dout ivi d'er pé é rerr d'ur peure aral. Quement-cé é denne lieſſ mat de valice, de ziſput ha de ſcandal: ne zeli quet hoah ivien danné enn Neſſan, madeu er-ré pihuic. Er beuranté é gondui d'enn Nean enn hani é ſouffre guet patiantet, masſ

(*t*) Eccli. 12. v. 4... (*u*) Eccli. 21. v. 6.

forh *malhurusf é éit enn hani é souffre hac é saie éiuep dehi* ( *x* ).

4°. Miseraploh é hoah derac Doué ur Peure é-zou hardéh asfels éit anjuliein et-ré éit er-refuse, éit touyet guet-t'ai, éit desirein pep sorte drouc dehai, éit hou goal-gonze ha decriein, &c. Doué ne eelle quet souffrein *ur Peure resolusf*, émé er Scriture santele ( *y* ).

*x* Eccli. 13. v. 30. *y* Eccli. 25. v. 4.

## CHAPISTRE IX.

### *Ag er Vertu à Religion.*

ER Vertu à Religion, el ma-mesf deja laret ér Chap. XXIII. p. 129. é-zou ur Vertu pehani unn laqua de rantein de Zoué enn inour hac enn aboéissance é zou deliet dehou el d'er Mæstre dresf enn oll à guement-tra zou: ha quement-eé é-ra demp d'antand é-ma enn excellantan ag enn oll Vertuyeu morale, hac é-ra demp laréet guet quement-tra zou crouéet énn Nean hac énn doat; *Benediction, inour gloér ha puissance é pep amzér d'enn hani zou azéet ar enn Trone* ( *z* ).

*z* Apoc. 5. v. 13.

: Ni é oüaire n'enn domp meit peudre ha ludu dérac unn Doué quer brass ha quer puissant, ni é oüaire n'unn nefs nitra n'unn behai receüet guet-t'nu : er Religion é lare demp ennta glouestrein dehou oll er péh ma homp, oll er péh unnnefs, hac auffrein dehou 1°. Hunn spéret, enn ur aboéissein, (hemp ræsonnein oa disputal) d'er Fé à Grechenneah ha d'eon oll guirionnéeu é ansaigne demp enn Ilis. 2°. Auffrein dehou hunn oll hoant ha desir, enn ur esperein guet confiance énn é vadeleah ha misericorde, hac é vour coutantt ag er péh é-ra demp. 3°. Auffrein dehou hunn halon, enn ur renonciein d'enn oll péhedeu ha fallanté ag er bett, aveit h'er barein guet fidélité. 4°. Hunn horf, enn ur sehüel hunn deornn ha hunn deulegat trema enn Nean, enn ur stnuyein ar hunn deulin, enn ur ennservein perpet hunn horf purr ha santele dérac é zeulegat. 5°. Auffrein dehou, guet oll er péh unn-nefs, é Vab carantéüs, pehani é presantamp hoah bamdé dehou dré zeornn er Bêlec ér Sacrifice adorable ag enn Overenn. 6°. Er Religion é lare demp auffrein de Zoué hunn oll madeu terrien, ha banaüein n'unnnefs int meit ag é zournn.

Dré er Religion é payer enn déaugueu

d'enn Ilis, el er hetan tra ag er Blæat: é rerr proheu, é rerr larett Overenneu, é rerr Fondationeu, é antretener er Chapelieu, enn Ilisieu: é rerr hou binhuance d'er-ré é zou obliget dré hou stat de bédein aveit enn oll, d'ansaignein er Boble ha de reign er Sacremanteu.

- Dré er Religion enn é hum gloüestrer hac enn é hum consacret de Zoué dré er Roà Buretét, à aboéïssance, &c. pé enn hum obliger d'unn œvre mat bénac aral inourable aveit Doué ha profitable aveit hunn salvedigueah.

. Dré er Religion é vai galhùet Doué aveit bout teste ag er péh é larerr pé é prometterr, à pé touyerr à justice.

. Dré er Religion é adoramp Doué hemp quein el hunn H'croueour hac er Mæstre dresf enn oll à guement-rra zou: enn er pedamp de reign demp er secourieu à béré enn-unn-nefs dobér: enn hum addressamp doh er Sentt, éit ma oulenneintt guenemp hac aveit-omp graiceu dré Jesus-Chrouist hunn Salvet. Rac-cé er muihan à bédenneu enn Ilis é achiùe dré er honzeu-menn *Per Christum Dominum nostrum*, de lareet-é, dré veriteu Jesus-Chrouist hunn Salvér. Dré veriteu Jesus-Chrouist éhùé é teliamp goulenn oll er péh unn-nefs d'obér.

Dré

Dré er Religion é adoramp er H'croézieu, ur Grucifix ha Limageu aral hunn Salvér: non pass ma credam é ma ur Groéss, ul Limage é zou Doué, n'enn dé quet éhué er hoat, pé er veinn ag ur Groéss, nac er forme ag ur Grucifix, nac er papér pé er pentadur ag ul Limage é adoramp; mæss ni é adore Doué à behani é tegasst chonge demp, pé é represantant-demp. El cé é inouramp éhué Limageu er Huiriess gloriuss Vari ha ré er Sentt, à cause d'er-ré é represantantt. Rac cé à pé stouyerr dérac ur Groéss, n'enn dé quet er hoat pé er veinn ag er Groéls é adorerr, mæss Jesuss-Chrouist pehani zou bét staguet doh ur Groess éit hunn salvediguéah. A pé inouerr Limage er Huiriess santéle, n'enn de quet el Limage à goat pé à papér é inourer, mæss er Huiriess santele é represante el Limage-cé demp.

Dré er Religion é inouramp er Huiriess gloriuss Vari, non pass quement el Doué, pehani hemp quein é adoramp; mæss mui éit enn Ælet hac enn oll Seentt, rac m'ann dé Mam de Zoué. Er Seentt é inouramp el serviterion fidell hac amiet enn Eutru Doué; hou Relegeu é respectamp, rac m'ann d'intt er restageu preciuss à gorveu péré é zou bét Tampleu

d'er Spéret santele, hac é ressuscitou lan à hloére.

Er Religion é-ra demp 1°. Respectein enn dutt consacret de Zoué, el er Vélean, er Venéh, enn oll dutt consacret de Zoué, e-ra demp secour er-ré youanc énn ou studi, rac mar d'intt-galhuét guet Doué éit bout tutt à Ilis, ha mar bihuant revé er santeleah ag er stat-cé, é-ma unn tresor preciuss reit d'enn Iliss, hac ur secour brass d'er Boble. 2°. Er Religion é-ra demp impléein erhat enn déyeu, péré zou consacret de Zoué el er Sulieu hac er Gouilieu. 3°. Er Religion e-ra demp respectein enn doar beniguet, el léhiyeu santele, el er Vænét, enn Ilisieu, er Chapelieu. 4°. Er Religion é-ra demp respectein enn treu santele ag enn Iliss, enn ornementeu, enn Deure-beniguet, er Bara-beniguet, enn Oléau santel, er Prehecioneu hac enn oll Ceremonieu aral ag enn Ilis. 5°. Er Bara-beniguet e zaiberr, enn Deure-beniguet é quemétérr, pé é receuerr durant enn *Asperges*, &c. é pardonne demp er pehedeu Veniele, à pé rerr quement-cé guet Fé, devotion ha contrition. Rac-cé é lare S. Thomass (a), *Er Vertu à Re-*

(a) q. 81. a. 6.

*ligion unn tosta muyoh de Zoué, aveit er Vertyeu morale aral.*

## CHAPISTRE X.

### *Ag er respect zou deliét d'enn Dutt à Ilis.*

EN No disprisance é-rer ag enn Dutt à Ilis hac ag er péh é ansaignant, é zou ur merche enn é-hum goll er Religion énn unn mesque; rac, émé hunn Salvér, *Enn hani ou cheleu, em cheleu; hac enn hani ou tisprise, em tisprise; hac enn hani em disprise, é zisprise* Doué mé Zatt, *pehani enn-dess menn degasset* ar enn doar (*b*).

Doué enn Tat Eternele enn doai *degasset é Vab ar enn doar éit sauvein er bétt* (*c*). Jesus Chrouist Doué à oll viscaoh, quer brass, quenn ancienn, quer puissant avel é Datt, resuscitet goudé er marhuë ag et Groés, quentt montein d'enn Nean, é-rass d'é Apostolet, hac el cé d'et Vélean, er memp puissance spirituele enn doai, *El mann dess me Zatt m'enn degasset, el-cé*, em'ean (*d*), *enn ou cassan.* Ur Belec é zalh ennta léh Jesus-Chrouist ar enn doar.

*b* Luc. 10. v. 16. *c* Gal. 4. v. 4. *d* Joan. 20. v. 21.

Jesuss-Chrouist é zou deit ar enn doar éit Prédéc é Lezenn, ansaignein é Aviele, *éit reign sclairdér de quément deine é-za ér bétt* (e). Ean eon-dess reit er garg-zé d'er Vélean, *querét*, em'ean [f], *ansaignet quemént Poble é-zou.... Hui zou sclairder er bétt.*

Jesuss-Chrouist é-zou deit ag enn Nean el ur medecioour charitable éit hunn *ansaignein* ha *guellat d'enn oll drougueu* (g). Ean é lausque er Vélean énn é léh éit guellat d'unn ineanneu, (h) éit resuscitein er-ré zou er pehet, ha reign dehai er vuhé à graice hac à garanté, dré ma ou dilouyant à liameu Lucifer.

Jesuss Chrouist zou deit el ur *Bugul mat de glasquet ha de salvein* hunn ineanmeu *péré* hemp-zou *é ouai collet* (i); hac ean é lare de S. Pierre ha d'enn oll Bélean ar-é lerh, gouarnet menn deved, *ha reit dehai hou magadure* spirituele dré hou ansaignemanteu (k); rac-cé, é lare dehai er Prophete, *Criet ar nehai hemp cesse, hou pouéh é zeli bout el unn trompétt, larétt dehai er pehedeu é rantt* (l).

Jesuss-Chrouist é-zou *Juge er-ré vihue hac er-ré varhue* (m). Er Vélean é zalh

e Joan. 1 v. 9.. f Math 28. v. 19.. g Math. 4. v. 23... h Math. 10... i Luc. 19. v. 10... k Joan. 21. v. 15... l Isai 58. v. 1... m Act. 10. v. 43.

é léh ar enn doar, hac é juge é péh stat é ma enn inean, hac *er péh é zilouyant ar enn doar* à liameu Lucifer, *é zou dilouyet énn Néan* (*n*): mæss int ou dess de seellet, *rac n'enn de quet jugemant unn deine é exerçant* ér Sacremant à Bénigenn, *mæss Jugemant unn Doué, hac oll er peh ou dou juget é goüéhou ar nehai* (o).

Jesus-Chrouist enn-dess institüet er seih Sacremant ag enn Iliss, péré é-zou qu'el-liess à vamenn à graice hac à venediction éit santifiein hunn inéanneu. Dré zéornn pihuë é receüamp ni er Sacremanteu-zé, nameit dré zéornn er Vélean? *Éit Jesus-Chrouist é ramp ar enn doar*, émé S. Paul (*p*).

II. Er Rouanné hac er Princétt é zeli bout respectet hac inouret à cause d'er bùissance hac autorité où-dess receüet guet Doué ar enn treu ag er bétt: hac er Vélean é zeli bout respectet hac inouret à cause d'er buissance hac autorité ou dess receüet guet Doué oll ar er péh e gondui d'enn Nean.

Ur Roué n'enn dess pouvoër meit ar hunn danné hae ar hunn horf, er Vélean enn dess pouvoër ar hunn inean:

---

*n* Math. 16. v 19. *o* 2. Paral. 19. v. 6.
*p* 11. Cor. 5. v. 20.

pouvoër ur Roué ne ya quet pelloh éit é Ranteleab ag enn doar, pouvoër er Vélean é-ya béed Ranteleab eno Nean: ur Roué ou coüarnou doh enn ennemiset ag er bétt, er Vélean ou coüarantou, mar caret, doh hou ç'ennemiset ag enn ihuern.

Mar chongeamp er-hat, ni é uélou enn-unn-nefs brassoh obligation d'er Vélean, éit n'unn-nefs d'unn Tatt ha d'unn Mam; ha misericorde enn Eutru Doué enn defs reit-temp preciussoh madeu dré hou déoron, éit er-ré enn defs reit-temp hunn tutt; houn Tatt ha hunn Mam enn defs reit-temp er vuhé ag er horf, er Vélean enn defs reit-temp er vuhé ag enn inean; hunn tutt enn defs hunn lausquet heriterion à hou danné, er Vélean unn groa bugalé de Zoué ha d'enn Ilifs hac heriterion d'enn Nean; hunn tutt é-ra demp magadure er horf, er Vélean é-ra demp magadure spirituele enn inean.

III. Hilleih é zisprise guhavé er Vélean, rac m'ann d'intt saüet à tutt peure, pé rac martezé ne gavant quet é vihüant revé er santeleab ag er haractere é-zougant. Hunn Salvér n'enn doai quet choiget tutt vrass, tutt à noblance caire éit é Apostolet, mæs tutt peure, pesquerion queih; ha ne larerr quet deoh éhüé é teliet inourein er Vélean, rac m'ann d'intt

à noblance caire, pé à leigné vrafs, mæſs hui é zeli hou reſpectein à cauſe de Jeſus-Chrouiſt à behani é talhant el léh. Ma n'enn dé inhùel hou famille, hou ſtat é-zou inhùel : ma n'enn de ſantele hou bugalé, hou haractere é-zou ſantele. Ur péh Eure, émé S. Ephrem, ne goll quet é briſs éit bout ean coüeher ér ſang, el-cé enn Urh à Vélec ne goll quet é briſs, na ne verite quet bihannoh à reſpect, éit bout ean reit de unan, pébani n'er merite quet.

Er-ré ſantele ag enn Duchenntil braſ-ſan é-ra muyoh à inour d'unn deinn à Iliſs, éit ne rant de hani aral ; rac er Religion hac er Fé é lare debai é-ma unn deine conſacret de Zoué : hac int er reſpecte à cauſe de Jeſus-Chrouiſt. Enn Ampeleur Conſtantin é lare pé vezé bét arriuet guet-t'ou guélet unn deine à Iliſs é obér ur faute, ean enn devé ean goleit guet é Vantele Imperiale, guet eune ne vezé bét guélet guet er ré-ral. S. Loeiss Roué à France é rai d'unn deine à Iliſs azéein énn é préſance, hac ean e-hum zalhai énn é ſaue ha digabell guet inour ha reſpect derac-t'ou. N'enn déſs meit er Gour-Duchenntil, hac er Grechenninn à bantér, er-ré dallet guet er bétt ha péré n'ou deſs Religion, mæſt enn hani é rant

d'ou chonge, péré n'ou dess quein Lezenn meit h'ou fanasie, er-té é gred gobér inour affess de Zoué mar pleganrr guhavé ur glin derac-t'ou: n'enn dess calz meit er forte-zé é hum faüe éinep d'enn dutt à Ilis, é zisprise hou honzeü, é zispenne enn arrangemanteu mat é-rant, é laqua hac é autorise énn desordre el liberrinage ha fallanté enn-ou hariér, é-ra bresill d'er Vélean, é daule guet-t'ai resscondeu hùerhüe ha dispriseüs. Er forte-zé enn-dess de zougeih er péh é lare hunn Salvér, *Enn hani ou zisprise, em disprise*, &c.

IV. Mæss hac ean zou jeaugeable d'enn dutt à Ilis clasque enn inourieu quementcé? Non pass, n'enn dé quet deliet dehai clasque bout inouret, mæss deliet é d'enn oll hou inourein ha respectein hemp n'er hlasqueint; ha ma n'enn dé delier dehai, na permettet dehai (na de zeine er béi) clasque bout inouret, int é zeli dihoal ne vehai dispriset er haractère santele é zougantt.

Ne gonzet ennta jamæss ag enn dutt à Ilis meit é mat ha guet respect: ha mar arriüe guet unan benac gobér ur faute, pé mar guélet sclair n'enn de quet reglet mat é vuhé, n'enn dispriset quet aveit quement-cé, n'enn decriet quet, mæss

douget aveit-oh, hou peti truhé doh-t'ou, ha pedet Doué aveit-t'ou. Bout-zou couéhet Ælett ag enn Nean, é gompagnoneah hunn Salvér é hoai hum gavet ur Judafs, S. Pierre enn Apostol quettan é nahafs hunn Salvér: ag enn nombre à dutt à Ilifs é zou é eell éhüé guhavé mar à unan couéh énn ur faute beoac; mæfs éit unan ne vihué quet erhat, hac ean zou lareet oll ne vihuant quet erhat, oll ne tallant quet? pé é-ma rét lareet éhüé, unan ag er Barræze é zou couciet, el-cé tout er Barræze é-zou couciet: unan à hou famille enn-defs maoquet, el-cé quement-hani zou énn ou famille enn-defs manquet: bout zou couéhet Ælett ag enn Nean, el-cé enn Ælett ne tallant quet: Judafs eon defs bét güerhet hunn Salvér, S. Pierre enn-defs eao bét nahet, el-cé enn oll Apostolet zou fal. Diræfsonoaplet conzeu! Péh blasphémeu!

Enn inour, respect hac aboéiffance é zeliet d'enn dutt à Ilifs ne zeli jamæfs neoah bout ar gouste hou consciance ha hou ç'inean, ha ne zeliet jamæfs aboéiffein mar behai hanni malhurufs affefs aveit hou solitein d'obér drouc: mæfs rét é aboéiffein dehai er péh é feéle hunn falvedigueah. *Aboéiffet d'ou Pugulion* spirituele, émé S. Paul, *ha feentet doh-t'ai, rac int é*

*guemérr* perpet *sourci à hou ç'ineanneu* à béré é-mant carguet, *haç à beré é teliant d'accor conte* de Zoué, *éit ma reint quement cé guet joy, ha non pass guet anquin.* Rac é guirioné peguement à chiff hac anquin enn dess ur Person hac er Vélean énn ur Barræze, à pé ne gavant, éit tout hou foënn ha satiq, nameit disprisance, ahurtage ha diaboëissance! A pé ùélant ne rerr cass à nehai nac à hou honzeu, ha ma hum gavant trezet par-tout! Hilleih neoah é gave é-ma unn taule caire dislaréet hou Pherson ha gobér er hontrel d'er péh é lare hac é ansaigne : él-léh sehùell guet-t'ou éit arreste el libertinage, fallanté ha scandal, int é saüe éinep dehou.

Oll er péh ou dess d'obér nezé, é-zou pedein hum affligein dérac Doué, ha *liess hou dareu*, émé S. Yahann Chrisostome, *é denne vangeance enn Eutru Doué ar-ré cabluss* : ha *rac ne veritant quet hou doutt* Bugulion santele, revé calon unn Doué, émé unn Doctor brass (q), *lamet veintt guet-t'ai. Arriüe é enn amzér*, émé enn Eutru Doué (r), *ma tegassein ur famine* ha querteri *ar enn doar, non pass ur querteri à vara ha deure, mæss ur querteri à gonzeu Doué.* Rac enn dutt ne berzant

q Orig. Hom. 3. r Amos 8. v. 11.

quet profittein ag er péh e larerr dehai. Douget éit-oh. Mar hum gave unn deine à Ilis benac ne ra quet er péh é lare, seéntet doh conzeu hunn Salvér, *Groeit er péh é lare, ha lausquet er péh é ra* (*s*).

V. Ret é inourein enn-dutt à Ilis enn ur fourniffein à galon dehai hou bihüance ha hou necessèrr. *Er Vélean, péré é hum acquit erhat à hou harg, é zeli bout doublemant inouret ha recompanset*, émé S. Paul. (*t*), *é special er-ré é laqua poënn de Berdec ha d'ansaignein er Boble, rac pep mechirour é verite é recompanse. Mar hunn nefs reit deoh er madeu spirituèle, em'ean hoah* (*u*), *n'enn dé juste ma unn bou hunn bihüance temporèle; Deine ne ya d'arat, hemp esperance à estein; deine ne plante ur üniec, hemp bout ingorto à profittein.* S. Paul ne lare qu'el liefs quement-cé meit aveit gobér demp d'antand é ma bét ordreinnet à viscoah reign hou bihüance d'er Vélean, hapeein enn déaugueu d'enn Ilis. (*x*) *Ne tardet quet à péein enn déaugueu hac er premedi, rac enn déaugueu ag enn doar é zou deliet de Zoué* (*y*).

---

s Math. 23. v. 3.... t 1. Tim. 5. v. 17.
u 1. Cor. 9. v. 11.... x Exod. 22. v. 29.
y Levi 27. v. 30.

Éit achüe, cheleüet conzeu er Spéret santele ér Scriture sacret, *Douget enn Eutru Doué ag enn dondet à hou ç'inean, ha respect er Véleau : caret. à hou oll nerh enn hani enn-desf hou crouéet, ha n'abandonnet quet é Véleau : inouret Doué à greiss hou calon, groeit inour d'er Véleau ha péeit enn déaugueu el m'ann dé ordreinnett* (z).

z. Eccli. 7. v. 31.

## CHAPISTRE XI.

*Er Sule é zou de chervige Doué.*

Doué é ra hüéh dé demp éit gobér hunn labourieu pamdiec. Unn dra souéhuss é ma cavamp é ma ur boenn impléein unan-éit-t'ou ! N'arriüe quement-cé meit rac n'unn-nesf quet calz à Religion, ha ne fal quet demp quemérr calz à fourci éit plégein de Zoué.

El Lezenn ancienn er Juivet é santifie er Sadourn : mæss enn Apostolet enn desf queméret er hetan dé ager Suhunn quettoh éit enn déuéhan, hac int ou desf eau hannhuet *dé enn Eutru Doué*, rac énn dé-zé é hoai ressuscitet Jesus-Chrouist, hac éno de-zé é tegassaſs er Speret-santele ar é Apostolet, &c.

Cheleüet

Cheleuet penaufs enn. enn doai enn Eutru Doué ordreinnet d'er Juivet santifiein et Sadourn, ha desquet santifiein quen-er-hat er Sule, el ma rai er Juivet énn dé-zé. *Hou pep chonge*, em'ean debai, *à santifiein er Sadourn* (ha d'er Grechennion ean é lare, hou pet chonge à santifiein er Sule). *Hui é labourou huéh dé, ha hui é reie hou oll labour durant enn amzér-zé, mæss er seihvet é zou er Sadourn, pé dé à reposs Doué hou maistre : ne labourehet quet é tra erbêt énn dé-zé, na hui, na hou pugalé, na hou servitour, na hou mattéh, na hou lonnét, nac enn estrenn péré é chome gueneoh* (*a*), *rac Doué enn dess groeit é huéh dé enn Nean, enn doar, er mor, hac oll er péh zou énn hai, hac é reposass er seihvet : raccé ean enn-dess ret é venediction d'er Sadourn, hac enn dess ean santifiet.*

Er hetan dé ag er Suhunn é zou éhué bermenn de Zoué ha deliet dehou el d'er h'croueout à guement-tra zou oll, ean enn dess santifiet enn dé-zé éit er Grechennion, hac er Grechennion é zeli h'er santifiein aveit Doué : mæss non pass er Sadournn, el ma hess hilleih, pété é chonge n'enn de quet groeit mat com-

(*a*) Exod. 20. v. 8, 9 & 10.

mance labour er-bét enn-dé-zé, na nieın d'er Sadourn de Nofs, &c. Hac er sorte tutt-cé guhavé n'ou dess rebraiche er bet à gonciance éit goel-impléein er Sule, nac éit lezell labour ag er Sadourn béed er Sule d'obér, nac éit avance ag er Sule hou labour à béeñ el Lune. Grechennion int à hanhue, ha Juivet ér fond.

Deu dra zou necesserr éit santifiein er Sule, *Cessein à labourat, ha chervige Doué devot mat.* 1°. Ret é lezel d'er Sule enn oll labourieu pamdiec, el niein, brocheinnein, guenttat, alége grainn, charréat, malein, pobat, &c. ma n'enn dess necessité vrass : à-p'enn de necesserr féheinn bugadeu, péré é ya de vregnein; charrai, *pé* ahuélein foénn, péré é commance tussein; medein *pé* indrame méell, péré é-ya de goll; *pé* gobér labour aral; ordreinnet é goulenn permission enn eutru Person. Enn aboéissance-zé é-zou deliet d'enn Ilis. 2°. Dihuennettoh é hoah d'er Sule ha d'er Gouile er h'crolleu, er festeu, enn darempret ag enn tavarneu, el leigneu brass, er chervadeu, ha pep sorte desordre ha péhedeu aral, à béré enn-é mess hoah conzet unn tamicq ér Chapistre XXXI. p. 175.

II. Éit santifiein erhat er Sule, hui é zeli lezel hou oll labourieu terriem,

éit monnnet é course d'enn Ilis guet unn devotion inére ha guet unn esprit parfæt. Ne yett liess-mat d'inou meit ur uéh ér subunn : ne houess quet calz a garanté doh Doué ma ne houess hirreah à monnet d'enn adorein ha d'er pedein. Mar gortet enn deuéhan clohat eit monet énn Ilis, é-ma ur merche é fal deoh quali marhatteah guet Doué, hac enn é - houess eune à reign rai debou.

1°. Ne faute quet manquet enn Overenn-brét énn-hou Parréze d'ur bihannan à pep tri Sule unan : er-ré é vanque de quement-cé hemp excuse mat er bét, Ordrelnnancen enn Escobet à Uennet é venace à hou excommuniein. Er menaceu-zé é ra ennta d'antand é ra ur péhet considerable er-ré ne berzantt quet monnet d'enn Overenn-brétt d'ou Pharreze.

2°. Enn ur monnet énn Ilis, creinnet guet ur respect ha dougeance santele é présance enn Eutru Doué, queméret deuze beniguet guet devotion ha contrition à hou péhedeu, assistet enn *Asperges* guet er memp devotion éit næt tai ha purifien hou ç'inean muyoh-inui dérac Doué, hac éit pellat oll tantationeu er goal speret à ziarnah durant er Sacrifice adorable ag enn Overenn. Ér Préhécion, chonget énn unn Salvér casset à juge de juge

ha contraignet de zoug é Groéss ar er Halvair, heliet ean à speret hac à galon. Chonget ér graiceu enn dess reit deoh enn Eutru Doué durant er Suhunn, éit henn trugairicat.

3°. Tosteit muihan ma eellehet enn dé-zé d'er Sacremanteu : rac ne eellet quet guell santifiein er Sule aveit é examinein hou conscianςe, é coveſſat hac é communiein aveit trugairicait Doué ag er graiceu enn deſs reit deoh ér suhunn tremenet, hac éit quemérr nerh, ha goulenn secour aveit impléein erhat er suhunn de zonnet. Jamæſs ne elleheoh plégein guell de Zoué, *rac né ziſpriſe jamæſs ur galon humiliet hac anquinet* goet ur guir glahar à hi féhedeu (*b*). Ma ne eellet coveſſat, groeit ahoéle acteu à gontrition à greiſs hou calon : affliget hou ç'inean dré ur gontrition vat hac ur volonté ferm de quitat er péhet hac enn occaſion à nebou.

4°. A guement ma eellehet, ne vanquet qu'et ér Prone, ér Hatechene, hac énn oll Instructioneu aral. Ne faute quet hoah credein é-ma affeſs hou pout reit er mitinat de Zoué : enn andehue é-zou dehou éhué. Ret é ennta monnet d'er

*b* Pſ. 50. v. 19.

Gofpereu, mar de possible, pé hum denne a costé, (goudé unn disçuêh ræsonnable), éit leinne *pé* cheleüet leinne ul-livremat benac, *pé* aveit lareet er Rosaire, &c. Mar ber toste d'enn Ilis, ne faute quet manquein à monnet d'adorein Jesus-Chrouist ér Sacremant ag é garanté.

5°. Péh ur joy aveit enn Ælett Gardienn ha péh ur mérite aveit-oh dérac Doué, mar laquett poënn d'ansaignein er vugalé, de zesquein hou Fédenneu hac hou Hatechene dehai!

6°. Visitet er-ré glan, lareet ur guirbénac à gonsolation dehai, leinnet ul Livre bénac dérac-t'ai, défquet dehai souffrein guet patiantet, éit ma ou d'ou muyoh à verite enn ou foénnieu, avertissêt-int de govessat é-courfe, groeit ar hou zro, assistet-intt.

III. Er moyant de dennein benediction Doué ar namp hac ar hunn madeu tamporéle, é-zou santifiein erhat er Sulieu hac er Gouilieu. Ma n'unn-nefs grét de chongeal énn-unn Doué, ha d'er chervige guet fidelité hac à galon durantt unn dé pe deu ag er suhunn, penausa é-eëllamp ni lareet enn-unn-nefs carantédoh-t'ou? Allas! er Sule é-zou *dé enn Eutru Doué*, ha forh-liefs é-ma offan-

settoh énn dé-zé, éit n'enn de bét durant er suhurn. Lod, guet hou ivraignereaheu : lod, guet hou fal gompagnoneah : lod, guet hou h'crolleu : lod, é chonge é-ma affeis dehai bout bétt enn Overenn, hemp gobér œvre-mat er bét quein : lod, ne chongeant meit énn-ou labour, danné hac ambarass : lod, ne chongeant meit énn hou hoari ha divertissemant. Hac ean é zelier bout souhet nezé, mar de fachet Doué doh-emp ha mar couéh misérieu ar-namp ? Rac ma clasquamp rai er bétt hac enn æsemant ag er vuhé, Doué é permett ma couéhamp é peuranté. É Lezenn Moyse unan é ouai bet cavet é chairrein munudeu coēit d'enn dé dihuennet, é ouai bet laqueit d'er marhuē (c). Pénaufs é teli ean ennta punissein bermeon er-ré é-ra ag er Sulieu ha Gouillieu hou déyeu à zebauche hac à fallanté ?

Hou pét chonge ennta à santifiein er Sule ; rac hac é vehai gùir lareet enn é houefs cleüet d'er Sule enn Overenn guet devotion hac el ma teli ur gùir Grechenn hi h'cleuet, ne houefs hoah accomplisset 'meit Gourhemenn enn Ilis, *Sule ha Gouile cleu enn Overenn*, ha ma ne

c Num. 15. v. 32.

impleét erhat dré hou coal er-reste ag enn dé, hui é vanque de Ourhemenn Doué, *Cesse pep Sule à labourat éit chervige Doué devot mat.*

## CHAPISTRE XII.

### *Ag enn Overenn.*

ER Sacrifice ag enn Overenn é-zou er Sacrifice ag er Groéss auffret à nehué énn ur fæçon n'enn dess quet à ouaid scùillet.

Enn Overenn é-zou ur gùir Sacrifice, rac dré er bonzeu ag er Gonsecration é brononce er Bêlec enn hannhuë Jesus-Chrouist, é change er sustance ag er bara ér sustance à gorf bunn Salvér, hac er sustance ag er guin ér sustance ag é ouaid. Er changemant parfæt cé ag ur sustance énn ur sustance aral, é-hum hroa ér Sacrifice adorable ag eno Overenn.

Enn Overenn é-zou er Sacrifice ag er Groéss auffret à néhué, rac Jesus-Chrouist é-hum auffre ar enn Autér dré zeorn er Bêlec quer gùir el m'ann-dess hum auffret ar er Groéss: el-cé enn é hum gave er Sacrifice ag enn Overenn er memp Sacrificatour hac er memp Osti Jesus-Chrouist, pebani é-bum auffre hoah

bamdé eit salvedigueah er-ré vihuë ha soulagemant er-ré é-zou er Purgatoér.

Jesus-Chrouist enn dess instituer er Sacrifice-zé éno oosf ma hoair doh h'er güerhein, doh henn trahislein, é comprotein h'el laquat d'er marhuë. 1°. Éit lezel éno llisf ur Sacrifice sensible beéd er fin ag er bétt. 2°. Éit ma vou aveitomp ur memoér ha représantation ag er Sacrifice ag er Groefs. 3°. Éir reign demp er merite ag é Passion.

Er Sacrifice ag enn Overenn é-zou enota enn action saotellan, cairran ha profitapian ag er Religion à Grechenneah eit adorein Doué, quement el ma verite bout adorer: éit trugairicait Doué quement el ma reli bout trugairiqueit: éir gobér satisfaction aotiére à hunn pehedeu de Justice Doué, el ma teli bout groeir: éir goulenn guer Doué er secourieu é zou necesserr demp revé er horf ha revé enn inean.

1°. A hanamp hunn huénan n'enn domp quet capable d'adorein Doué el er maistre à guement-tra zou oll, na d'enn inourein quement el ma verite: mæss dré er Sacrifice ag enn Overenn Jesus Chrouist Doué ha deine é-hum auffre hoah bamdé d'é Dart Eternel aveit omp, el m'ann dess hum auffret ar er Halvair, ha ni é

hum auffre éhué dré-dou ha guet-t'ou éit hanaueın hac avouein enn oll droit, puiſſance hac autorité enn deſs Doué ar namp hac ar guement tra zou crouéet.

Ni é-zeli ennta enn Overenn ſtouyein, ſouplein, hum humilièin béed enn doar, mui hoah à galon hac à ſpéret éit à gorf, ba lareet guet ſé ha confiance, M'ou ç'adore guet Jeſuſs-Chrouiſt, ha dré Jeſuſs-Chrouiſt, ô Doué à hloére hac à Vajeſté! hac é rante deoh enn oll adoration, inour ha benediction é veritet dré er Sacrifice ſantele-meon ag enn Overenn, é pehani Jeſuſs hou Mab é-hum auffre deoh aveit-onn; mé hum auffre deoh éhué guet Jeſuſs, aveit hou ç'adorein el é Maiſtre dreſt quement-tra zou oll: me auffre deoh me ſpéret, aveit hou ç'adorein dré er fé hac humilité: me auffre deoh me halon, éit hou ç'adorein dré ur guir anquin ha glahar à me fehedeu: me auffre deoh me horf, éit hou ç'adorein dré ur guir peoigenn ha caſtimant: me hum auffre tout daoh, rac me ouaire ne meſs nitra n'em behai receuet gueneoh, ha n'enn d'ono nitra hemp oh.

2°. Doué enn deſs bét reit hac é-ra hoah demp bamdé pep ſorte graice, ſecour ha benediction revé er horf hac revé enn inean: pénauſa vehai demp h'enn trugai-

ricat quement el ma verite : N'enn domp quet capable hunn huenan : mæss aveit h'enn trugaricat, ni unn-ness d'auffrein dehou aveit-omp dré zeorno er Bêlec er Sacrifice à Gorf hac Ouaid Jesuss-Chrouist é Vab carantéuss : dré d'ou ha guet t'ou é trugairicamp Doué ag enn oll vat enn dess groeit hac é-ra demp hoah bamdé.

Ni é zeli ennta laréet guet David (*d*), Petra é-reign-mé deoh, menn Doué, ėit enn oll graiceu é-houess reit,deign ? A hanamp mé-memp ne mess nitra ; mæss er péh emp honsole, mé-mess enn donnæson précius à Gorf hac à Ouaid Jesuss-Chr. hou Mab d'auffrein deoh ėit hou trugaricat. O meon Doué ! dré graice me Salvér é-honn pinhuic, hac enn é-mess er merite agué Varhuë ha Passion d'auffrein deoh ėit hou ç'oll graiceu.

3°. Meritet unn-ness liess er bnuise à golere hac à vangeance unn Doué, n'enn domp quet capable hunn huénan d'ober satisfaction antiére à hunn péhedeu d'é Justice : mæss er Sacrifice ag enn Overenn é-zou er Sacrifice ag er Groéss auffret à nehué, hac enn dess ur briss hemp fonn, ėit distannein colere unn Doué, ėit arreste

*d* Pf. 115.

é vangeance, éit désarmein é Justice, à pé aufframpdehou Corf adorable ha Gouaid preciufs é Vab, pehani é-hum laqua hoah bamdé ar enn Auter itré é Justice ha ni, hac e auffre hoah-bamdé er merite ag é Bassion éit satisfaction aveir-omp.

Ni é zeli ennta hum adresseio doh Doué dré Jesufs-Chrouist guet er brassan, glahar à hunn péhedeu, maefs guet ur gonfiance tinerr ha carantéufs, éit goulenn pardon ha remission à hunn péhedeu dré er merite ag er Sacrifice adorable ag enn Overenn, é pehani hunn Salvér é-zou hunn Avocat itré Doué hac enn dutt; éit goulenn misericorde dré er Gouaid preciufs enn defs fcuillet éit enn oll dutt ar er Halvair, à béhani é reneüé hoah er Sacrifice. Affiftamp ennta guet contrition énn Overeno el pe vehaimp doh troaitt er Groéfs.

4°. Dobér unn-nefs à graiceu hac à pep-forte fecourieu durant er perhindétt trifte ha dangereufs à hunn buhé; ne eellamp receu oitra guet Doué meit dré Jefufs-Chrouift : rac-cé énn Overenn ni é auffre de Zoué eon Tatt Eternel Jefufs-Chrouift é Vab caraotéufs, éit goulenn dré-d'ou ha guet-t'ou enn oll graiceu ha fecourieu fpirituele ha temporele à beré

eno-unn nefs d'obér ; *pé.* ni ou goulenn aveit er-ré-ral.

Ni é zeli ennta goulenn guet confiance oll er péh é zou necefferr demp éit hunn favediguéah hac aveit gloêre enn Eutru Doué. *Goulennet, hac é-vou reit deoh*, émé hunn Salvér (e); ne vou refufet nitra demp, em'ean, ag er peh é oulennehemp énn é Hanhuë. Jefuſs huno Salvér enn defs reit-demp é Ouaid preciufs el unn trefor hemp fom à fatisfaction hac à verite : é-ma itré hunn deornn, aufframp-ean de Zoué ér Sacrifice ag enn Overenn éit tennein ar-namp pep forte graice ha benedictioo ha fecour.

II. Enn oll à guement é zou deit d'eon oait à ræfon é-zou aubiget de gleüet enn Overenne guet devotion d'er Sulieu ha Gouilieu miret, meit hac int ou debai unn excufe mat ha ræfonnable beoac. Hilleih aval vehai, é cbonge é-ma affefs bout enn Ilifs à gorf éit cleüet enn Overenn : mæfs hum drompein é-rant à-vrafs; rac à pé ordreinne demp enn Illifs cleuet enn Overenn, hi é ordreinne demp hi hcleuet er-hat, ha non pafs gobér feblantt.

1°. Éit cleuet erhat enn Overenn é

(e) Math. 7. v. 7.

vehaî

vehai mat bout ér stat heurusf à graice Doué : ahoéle deliein é-rerr goulenn à greiss er galoo pardon guet Doué ag er péhedeu, queméfr er resolution d'ou hùittat ha d'ober penigenn à nehai. Enn Ælett é greine guet respect dérac unn Doué, pénausf é eell ur péhour monét derac-t'ou guet ur gousciance corromplet hac ur galon staguet doh er péhet ?

Éit gobér demp d'antand peh quer pur ha næti é tezire enn Ilisf ma vehemp, é laquerr deure beniguet ital dorr enn Ilisf, éit hunn purifiein muyoh-mui ag er fauteu disster : éit quement-cé é rerr enn *Asperges* ; éit quement-cé hoah é lare er Bêlec er *Confiteor* doh troait enn Auter, hac enn oll Boble é zeli h'el lareet ar é-lerh ; éit goulenn bout pardonnet quentt assistein énn ur Sacrifice quer brasf ha quer santéle. Enn hani é vehai miserable assesf éit chongeal guet joy énn é béhedeu, hac é stag hoah é galon doh-t'ai durant enn Overenn, enn desf léh de zougein à vout punisset, ha n'arriüehai guet-t'ou bout taulet énn tihoüeldæt ag enn ihuern, revé er péh é lare demp hunn Salvér énn é Aviele (*f*).

2°. Enn Overenn é-zou er Sacrifice ag

*f* Math. 22. v. 12.

b

er Groéss auffret à nehué : desiramp ésta , à guement ma homp capable , hi h'cleüet guet er memp respect ha devotion enn doai enn tair Mari doh troaitt er Groéss à pé oüai hunn Salvér é verhüel doh-ti.

3°. Ret é cleüet enn Overenn guet unn dougeance santele, guet ur confiance caranteüss , guet unn devotion hac attantion vrass. Ret é bout ha pedein énn Overenn , émé S. Augustin (*g*), pé véhair é-mesque enn oll Ælett, péré é hum humilie dérac er vrastæt à buissance hac à Vajesté unn Doué, aveit h'er mêlein, h'enn inourein hac adorein.

4°. Mat é cleüet enn Overenn simple stouyet ar enn daulin , mar dé possible , nameit durantt ann Aviéle. Enn unn Overenn canet é eeller azéein, mæss à oudé er *Sanctus* beed goudé er Gommunion é ma mat hi hcleüet ar enn deulin , mar dé possible.

5°. Er üellan fæçon de gleüet enn Overenn é zou helt er Pédenneu hac enn actioneu é.ra er Bêlec doh enn Auter, ha chongeal énn actioneu à Varhuë hac à Bassion Jésus-Chrouitt é represanto pep hani demp. Rac enn Overenn é zou éhué ur Memoérr ha Représentation à Varhuë

g Manual, c. 19.

hac à Baſſinn huon Salvér. A pé auffre er Bêlec er bara hac er gùin de Zoué, ni é zeli êhüé hou auffrein guet-t'ou, hac hum auffrein ni-memp éit adorein Doué, éit h'enn trugairicat, éit goulenn pardoo, hac éit gouleno er péh zou necesſerr demp.

Neoah er-ré ne ouyantt quet hum repréſantein Paſſion Jeſus-Chrouiſt doh er péh é ra er Bêlec doh enn Auter, e-eell hum aquittein à hou deverr ha cleüet enn Overenn enn ur lareet er Pedenneu é ouyantt.

6°. Hilleih é goll enn Overenn dré hou goel, hemp ne berlant quaſi chongeal é péhantt. Er-ré é zou deüéhat braſs dehi. Er-ré é chonge guet plégeadur énn ou féhedeu ha pénauſs e eelleiatt hoah retournn goudé dehai, el d'ou ivraignerezh, d'ou h'crolleu, d'ou ſallanté infam, &c. Er ré n'enn d'int meit à gotf, ha non paſs à chonge nac à attantion énn Overenn, el er-ré é-ya dehi éit bragal ha guet gloére, éit feellet ha bout ſeellet. Er ré é roule ſal chongeu dré hou ſpéret ha ſal deſirieu dré hou halon, &c. Er-ré é lauſque hou chonge de monet él léh aral: mar dé peel hou chonge fariet el-cé expreſs, *pé* dré ou faute, int é goll enn Overenn; ma n'enn dé meit ur betiq-

amzér, n'enn démeit ur péhet veniel, &c.

Er chonge é-zou dibarfæt guet caufe *pé* hemp caufe. Caufe oh dehou bout dibarfæt, à pé zet d'enn Overenn guet unn efprit carguet ag enn treu ag er bétt, goudé hou pout cleüet mill lanternage é ortofs enn Overenn, rac ne fallé quet deoh monnet beed enn deuehan clohat; caufe oh hoah à pé zet dehi énn ur regueaffal, énn ur hoari; caufe oh hoah à pé houefs reit guir de hunan benac de hum gavouet énn-hi, ha ma laqueet hou chonge guet t'ou, &c.

Mar doh oüeit d'enn Ilifs guet intantion vat, mar é houefs groeit hou poffible éit hum laquat é préfance enn Eutru Doué, ha de renoncien d'enn oll chongeu aral: nezé é ma difparfæt hou fpéret hemp n'enn doh caufe. Neoah mar hum gave goudé hou teulegat de feellet unn dra benac, ar behani é taulet hac é talhet hou chonge exprefs, *pé* hui el laufque de chongeal é nitra, nezé deufto ne houefs quet reit occafion d'er chongeu digampenn-zé, neoah hui é ra faute é feentein doh t'ai ha doh hum arreftein énn hai. Mar hum gavet de feellet hemp chongeal, ha mar diftroét hou fperet quentth el ma ta deoh hum avifal, ne rét faute er hét, rac enn drefpet deoh é-ha hou fpéret el-cé.

## CHAPISTRE XIII.

### *Ag er Bédenn.*

ER Bédenn é-zou ur saüe à hunn spéret hac à hunn halon drema Doué, éit h'enn adorein ba goulenn guet-t'ou hunn dobérieu.

Necessèrr é demp absolumant pédein Doué ha goulenn guét-t'ou er péb é eel-lamp esperein é-reie demp dré é vadeleah. Rac d'ohér unn-nefs à billeih à dra, ha n'unn-nefs nitra ne receüamp guet Doué, à hanamp ni-memp ne eellamp bunn bout nitra à vat ha profitable éit bunn salvedigueah, *pass memp ur chonge mat*, *mæss tout er péh é eellamp*, *unn-nefs guet Doué*: (*) rac-cé é larré er Roué santele David, *Eit-onn-mé*, em'ean (*h*), *me zou peure ha miserable*, *menn Doué*, *secouret-mé*.

Mar ra Doué mar à graice hemp hi goulenn, bout zou hilleih, péré ne ra meit d'er-ré er péd hac ou goulenn, el er *graice devout fidele dehou beed er fin*, émé S. Augustin (*i*): goulennamp ennta er graice-zé dress er-ré-ral. *Ne houess quet receuet*, *rac ne houess quet goulennet*, émé S. Jacques (*k*), pé ne houess quet goulen-

* 2. Cor. 3. v. 5... *h* Ps. 69. v. 6.
*i* De bono Perse. c. 6... *k* Jac. 4. v. 2.

*net el ma telicoh.* Er Bédenn é zou ur moyant éit hunn bout er graiceu hemp péré ne rehemp quet hunn salvedigueah : rét é ennta pédein.

Doué éhué é ordreinne demp pédein, é Ourhemenn ar quement-cé é-zou sclair, *Ré-é*, em'ean (*l*), *perpét pedein hemp scuéhein... Goulennet, hac é-vou reit teoh.* Er uellan hac enn excelantan pédenn é oéhemp gobér de Zoué é-zou er *Pater noster*, rac hunn Salvér Jesus-Chrouist enn dess hi groeit ha comprenet ênn-hi énn berr guirieu oll er péh é zeliamp goulenn guet Doué éit é h'cloére ha hunn salvedigueah.

Mar enn-dess hunn Salvér ordreinnet demp pedein, ean enn-dess éhué discoeit enn example à guement-cé, à pé hum denné ar lein ur mané, *ha ma passé enn nosí é pédein*, &c. (*m*).

1°. Necesser é pédein principalement à p'enn de requis dihoal ha féahein unn tantation hénac : *Dihoallet ha pédet guet eune ne gouéhéheoh énn tantation*, émé hunn Salvér (*n*).

2°. A pé sai demp hunn bout contrition à hunn péhedeu : rac n'unn hou quet er gontrition-zé à hanamp-ni-memp ; ni é

*l* Luc. 18. v. 1... *m* Luc. 6. v. 12.
*n* Math. 26. v. 41...

zeli bi goulenn guet Doué à greifs hunn halon. Hunn Salvér é lare demp hi goulenn dré er honzeu-menn, *Goulennet, hac é vou reit teoh.*

3°. A pé gommançamp unn dra vrafs bénac éit gloére enn Eutru Doué : *pé A pé hum gave unn dra biæze bénac énn hentt à hunn salvedigueah.* Doué ne vanque jamæfs à reign secour d'er-ré é oulenn é assistance à galon. *Doué ne permettou quet ma véhemp tantet mui éit ne zellamp* feahein (o).

4°. A pé verr clan : à pé verr énn unn danger brafs benac pé aveit er horf pé aveit enn inean : à pe vé ur miserr brafs bénac ér bett, el ur goal-vleat, ur bresécl, ur querteri, ur vocenn, à pé rerr bréféll d'enn Ilis. *Pédet-mé énn hou affliction, ha m'ou telivrou* (p).

5°. A pe doster d'er Sacremanteu. 6°. A pé ouyamp é-ma hunn Neffan énn dangér à hum goll hac à hum zannein. *Pédet enn éile éit éguilé, éit ma vehet salvet*, émé S. Jacques, &c. (q).

Énn occasionneu-zé é ma recommandet pédein. Er-ré é chom peel hemp pedein n'enn-desf quet calz à sourci ag enn affær brafs à hou salvedigueah ; hac

o 1. Cor. 10. v. 13. p Ps. 49. v. 15. q Jac. 5. v. 16.

er-ré ne berzanft quet pédein de nofs ha de vitin, é vihuë el tutt hemp sé, hemp lezenn ha hemp religion. *Ret é pedein perpet hemp scuéhein*, émé hunn Salvér : *pédet hemp arsaue*, émé S. Paul (r). Perpet enn-unn-nefs d'obér ag unn dra bénac, perpet ennta é-ma rét pédein ha goulenn.

II. Mæfs, é laret-hui, ne eellan quet bout attaüe énn Illifs, na perpet é pédein ar menn deulin, rac mé-mefs me ziegueah de gampennein, mé-mefs labour d'obér, mé-mefs affærieu de zivrouillein, ha d'obér é-mefs ag ur repofs bénac goudé me faticq. Iya, mé agré quement-cé gueneoh, ha me lare deoh éhuë quement-cé ne eel quet miret dohoh à bédein perpet. Lacait énn hou chonge hac énn hou calon de zerhel doh ur vuhé vat, defiret perpet plégein de Zoué ha pellat oll doh er péh eell henn offanfein, faüet liefs hou chonge ha hou calon tremaha Doué guet ur grét caranteüs : é creifs hou ambarafs chonget é Doué, énn hou praffan poënn ha labour caret Doué hac auffret hou poénieu dehou, auffret dehou liefs oll er péh é houefs, oll er péh é chonget, é laret hac é ret, hum adreffet

r Thess. 5. v. 17.

liess doh Doué el doh hou tatt caranteüss, el doh er brassan hac er guellan à hou çamiet : chonget liess ér mathuë, pêhani é vou quent peel aveit-ob enn achémant ag er vuhé hac er hommancemant ag enn éreinité. Mar arriüe er malheur gueneoh d'obér ur péhet bénac, goulennet quenttéh pardon guet contrition ha confiance, covessèit prestan ma eellehet. Clasquet perpet gobér volanté Dnué, hac el cé hui é bédou perpet. Enn hani ne cesse quet à obér erhat, ne cesse quet à bédein, émé S. Basil (s). Rac cé é lare S. Paul, *Groeit oll er péh é rét aveit gloére enn Eutru Doué... Mé sal deign*, em'ean (t), *ma pedou enn oll dutt par toutt.*

Dress pep tra ne faute quet manquein à durgairicat Doué goudé er prétt oll ansamble, ha lareet oll ansamble er Pédenneu de noss, ha de vitin, mar de possible. Ne faute quet enn dout eune à verrat enn déhuéh ag enn amzér é laqueherr oll ansamble de bédein Doué : hou pedenn é tallou mui deoh éit hou labour, ha hui é densou ar-nah, hac oll ar er péh é-houess, pep sorte graice ha benediction. *Mé lare deoh*, émé hunn Salvér, *mar da deu ar enn doar ha hum accordein*

s 1. Cor. 10. v. 31... t 1. Tim. 2. v. 8.

de bédein, *ne vernn petra é oulenneint, int é receüou guet me Zatt péhani zou énn Nean, rac el lèh ma hess deu pé tri assamblet ém hannhuë, me zou inou énn-ou mesque (u).* Brasset ur merite enn-dess ennta ur Bedenn groeit ansamble énn hannhuë Jesus-Chrouist.

III. Dré er Bédenn ni é hum adresse doh unn Doué brass ha puissantt: rété ennta hum preparein à-guentt, hac er Scriture santele unn avertisse de guementcé. Hum préparein é rehet dré unn acte à gontrition à hou pehedeu, dré er chonge à présance unn Doué, doh pehani é conzet, dré unn estime brass ag er péhé oulennet guet t'ou éit hou salvedigueah hac aveit é h'loëre.

Hum preparein é-rerr é dihuë façon: de guettan, dré ur vuhé vat ha santele, enn ur zihoal perpet à zisplége de Zoué, na dré chonge, na dré gonze, na dré zezir *pé* action. Enn éile, enn ur arreste enn esprit, enn ur zerhel er chonge, enn ur interressein er galon er péh é yét de lareet. Ret é derhel er chonge hac enn esprit, à guement ma vou possible, pé ne rehet meit ur bédenn à veec: ret é interressein er galon, pé ne rehet

(u) Math. 18. v. 19.

meit ur bédenn yeinn : ret é gobér unn acte à gontrition ag enn oll péhedeu : ret é goulenn secour hac assistance er Speret-fantele éit gobér ur bédenn-vat, hac éit gout péneuss he petra goulenn énn hou pedenn.

IV. Ret é pédein guet purtet à intantion, guet ettantion, guet humilité, guet fé, confience, tùemder ha perseverance.

1°. Ret é pédein guet purtet à intantion : de-lareet-é, ne faute quet goulenn meit er péh é eell bout profitable demp éit gloére enn Eutru Doué, hec éit hunn salvedigueah. Ret é goulenn er péh é blégeou guet Doué hec idan é volenté, revé er péh é laramp bamdé, *Hou volanté revou groeit... Volanté Doué zou ma hum santifiéhemp* (x)... Chervigeampenn te Doué, groamp perpet é volanté, hec ean e cheleüou hou pédenoeu, hac ean é reïe demp er secourieu requiss éit artiüe ér stat heurust-cé à fanteleah.

Unan é oulenn vailllaotiss ha yéhet, éit hum daillein er bétt : unn aral é oulenn danné, éit gobér chervat, &c. ne veritant quet bout cheleüet guet Doué, rec ne oulennant nitra éit é h'loére ha hou salvedigueah.

---

x 1. Theff. 4. v. 3.

•

Ret é hoah principalemant disquenn enn dondet ag er galon, éit hanaüein hunn fal deicheu, hum goal inclinationeu, hunn vinceu, ha goulenn guet Doué er graice devout delivret à nehai. Ret é examinein er vertuyeu é vanque demp, ha hou goulenn guet Doué. Ret é remerquein er graiceu unn-nefs receüet guet Doué, ha henn trugairicat. Ret é hoah seellet doh hunn oll dobirieu revé er horf ha revé enn inean, hac hou goulenn guet Doué hunn tait. *Pédet-mé*, em'ean, *énn dé à hou ç'affliction, ha mé ou telivrou* (y). Hilleih é ped hemp profit er bét, rac ne oulennant nitra, pé ne ouyant na ne chongeant quet petra é oulennant.

2°. Er Bédenn é zeli bout groeit guet attantion: de lareet-é, énn unn Pédenn ne zeliamp chongeal meit é Doué hac er péh é oulennamp guet-t'ou, guet eune ne gouéhehai ar-namp er rebraiche é rai hunn Salvér guharal d'er Pharisiénet, *Er-ré-zé em inour à veec, mæss hou halon zou peel doheign* (z). Me oüaire é ma diæze bout peel é pédein hemp ne ya enn esprit de valé ha hemp ne goller er

( y Ps. 49. v. 15. z Math. 15. v. 8.

chonge

chooge. Mar da hou ehonge él-léh aral enn drespet deoh, n'eon dess quet à béhet: mar dé dré hou eoal, hui é-ra faute: mar dé durantt er Bédenn de behani éhoh obliget, el d'enn Overenn, pé d'ur Beoigenn, &c. é-ma brassoh er péhet. (Leinnet enn achimant ag er Chapistre XII) *A pé pedet*, émé hunn Salvér (*a*), *quéret énn ou cambre ha chairret enn or*, de-lareet è, enn-orr à hou caloo, émé S. Augusteno, éit ne vou nitra é zistroei hou spéret ag er Bédenn. Pédet berroh, pédet liessoh, ha pédet erhat pep guéh. Mat é neoah derhell peel de bédein, mar h'er groerr guet attantion ha devotion. Hunn Salvér *é passai enn nos é pedein....* Eao é lare demp *é-ma ret perpet pédein* (*b*).

3°. Ret é pédein guet humilité. Petra omp-ni dérac Doué hae éit eonze doh-t'ou? Ne veritamp meit é golere goudé hunn péhedeu. Ni é zeli ennta hum humiliein dérac Doué. N'unn-ness, haval vehai, éit partage meit ignoraoce, meit peuranté, ha misere: diouftet-omp ag er mat, douguet-omp d'enn drouc; chujet-omp d'eno oll miserieu ag er vuhé ha d'er marhuë. Ni é zeli eoota hum

*a* Math. 6. v. 6.... *b* Luc. 6. v. 12.

humiliein brass dérac Doué el ur peure é nulenn é souittance, el unan clan é oulenn soulagemant, er bugalé ingrat dérac hou tatt, el serviterion criminell é oulenn pardon, el tutt miserable enn-defs meritet enn ihuern, hac é oulenn hoah enn Nean. El-cé é pedai David, Mari Magdelene, el Laire-mat doh er Groess, &c. *Pedenn unn deine é hum humilie, é-ya béed enn Nann* (c).

4°. Er Bedenn é zeli bout groeit guet confiance ha guet fé : de-lareet é, ret é credein ferm é-ma Doué puissant ha mat éit reign demp er péh é oulennamp guet-t'ou, mar goulennamp erhat, ha mar goulennamp er péh é-zou mat éit é h'loère ha huno salvedigueah. Ilstroh éit unn example é gaver à guement-cé énn Aviele. Ur Voéss hanohüet Cananéen é ouai deit de bédein hunn Salvér de uellat d'hi Merh, péhanì é ouai positet guer er goal spéret. *O Moéss*, em'ean (d), *hou fé é-zou brass, revou greit teoh revé hou tezir, hac ér memp ære hi Merh é ouai bét guelleit.* Er memp tra é larass hac é-ras d'er Centenier. Deu Zeine dall é ouai hum presantet dérac hunn Salvér, *Ha hui é gred*, em'ean (e), *é eellan gobér*

c Eccli. 35. v. 21. d Math. 15. v. 28.
e Math. 9. v. 28.

*er péh é oulennet ? Iya, ni é gred, emend'hi (f), nezé ean é douchafs hou deulegat, hac é larafs dehai, Revou groeit d'eoh revé hou fé, ha quentteh hou deulegat é ouai digueoret... Oll er péh é oulennehet guet fé ênn hou Pedenn,* em'ean (g), *é vou accordet teoh.*

5°. Er bedenn é zeli bout groeit guet tuemdér ha devotion. Ne ret quet à stat ag er péh é oulennet guet Doué, ha ne rét quet calz à gafs ag é graiceu, ma n'ou goulennet à galon. Sontéet enn dondet à hou misere, hanauet hou oll dobérieu, santet er vraftét à hou fallanté, seellet péh quenn dibourvé oh à pep sorte mat, hac hou tevotion marteze é gresqueou, ha hui é ziousquou ag er stat-cé à lezidantet ha paresse, pehani zou malhurufs dérac Doué, rac *Prest-onn*, em'ean d'er sorte-zé (h) *d'ou turul à mem beec, rac n'enn doh na tuem na yeinn.*

6°. Rét é pedein guet perseverance. Doué ne ra quet demp perpet hunn goulenn ag er ueh quettan : eann é venne *ma oulennehemp* liefs, *ma clasquehemp, ma scouchemp ar enn orr*, ha ma *recehuemp* à-la fin er graiceu é oulennamp guet-

---

f Ibid. v. 29... v. 30.... g Math. 21. v. 22.
h Apoc. 3. v. 16.

t'ou (*i*). Doué é oulenn hout importunet
dré hunn pedenneu: ha dré enn dalai à
reign demp er péh é oulennamp, ean é
approue hunn fé, hunn honfiance ha per-
feverance. Quement-cé é zou merchet
sclair énn Aviéle (*k*).

7°. Doué *zou pinhuic ha liberal é quevir
er-ré er péd* (*l*): mæſs à hanamp hunn
huénan n'enn domp nitra éit meritein é
graiceu guet Doué: lacamp ennta hunn
oll confiance é meriteu hemp sin Jesuss-
Chrouist hunn Salvér carantéuss. A que-
ment-cé enn unn avertisse à pe lar *Mar
goulenn nitra guet me Zat én hanhuë, ean
er reie deoh* (*m*). Ha dobér unn-nésé-ni
ag ur graice benac? *Ni unn-nésé ur Bélec
brasſ*, émé S. Paul, *pehani é-zou oueitt
d'enn Nean, Jesuss Chrouist Mab Doué;
conservamb er fé unn-nésé receuet, ne vou
quet hemp truhé doh hunn miserieu, rac,
el-omp, ean enn-desé bét souffret enn oll
droügueu, nameit er péhet: tostamp ennta
guet confiance d'enn trone à graice, éit
hunn bout misericorde ha graiee énn amzér
ma unn-bou dobér* (*n*). Ha couéhet-omp-
ni ér péhet? Ha goulenn é-ramp-ni mi-
fericorde? *Ni unn-nesé*, émé S. Yahann,

*i* Math. 7. v. 7.... *k* Luc. 11. v. 8.
*l* Rom. 10. v. 12.... *m* Jean. 16. v. 23.
*n* Hebr., 4. v. 14. &c.

*unn Avocat dérac Doué enn Tatt, Jesus-Chrouist, pehani zou juste, ean enn-dess bét hum reit d'er marhuë éit hunn péhedeu, non pass éit hunn péhedeu ni hemp quein, mæss éit pehedeu oll er bétt... Rac boutzou unn Doué, hac unn Avocat itré Doué hac enn Dut, Jesus-Chrouist* Doué ha *Deine*, émé S. Paul (o).

Ni é eell hac é zeli hum adressein doh er Uériess glorius Vari, doh enn Ælé hac er Seent éit meritein hou intercession ha pedenneu dérac Doué : mæss hou fédenneu n'ou dess nerh meit dré veriteu hunn Salvér Jesuss-Chrouist : er graiceu é receüamp dré secour er Seent, é receüamp perpet dré Jesuss-Chrouist. Raccé é achiuë el-lod-muihan à Oræsonneu eon Ilis dié er honzeu-menn, *Per Dominum nostrum Jesum-Christum*, &c. *Dré Jesuss-Chrouist hunn Salvér*, &c. *Hunn salvedigueah ne eell donnet meit dré d'ou*, émé S. Pierre (p), *rac idan tro enn héaule Doué n'enn dess quet reit hanni d'enn dutt, é hanhuë pehani é eellehemp bout t salvet*, meit énn hanhuë Jesuss-Chr, hunn Salvér.

(o) 1. Tim. 2. v. 5... (p) Act. 4. v. 12.



# CHAPISTRE XIV.

## *Ag er Sacremant à Bénigenn.*

ENN Apostol S. Jacques é lare é pédamp, ha Doué n'unn cheleue quet, rac pé ni é oulenn et péh ne chervigehai demp meit d'enn offansein ha de hum goll, pé rac ne bedamp quet erhat (q). Eit bout cheleüet guèl guet Doué, neettamp erhat hunn honsciance à pep sorte pêhet *M i ne rebreiche nitra hunn honsciance demp, ni cell hum présantein dérac Doué guet confiance, hac ean é accordou demp er pêh é oulennamp* (r). N'enn dé quet oeoah ma vehai exantt er béherion à béiein, é contréle, salmui ou dess péher, m i é teliant pédein éit touchein calon unn Doué d'enn devout truhé dohtai; hac éit ma veint cheleüet guèl, int é zeli hou dout-recour doh er Sacremant à Benigenn.

N'enn dess meit enn usage mat ag er Sacremant à Benigenn é eell gobér falvedigueah enn hani enn dess collet er graice ag er Vadient dré ur pêhet marvel benàc groeit go idé enn oait à ræson ; rac Jesuss-Chrouist enn dess ean instituet éit

q Jac. 4. v. 3. r 1. Jean 3. v. 21.

pardonnein demp er péhedeu actuel. Rét é ennta h'er receuë erhat, pé ma ne eel-ler b'er receuë, rét é henn dout ur gon-trition parfæt guet unn desir brafs d'er receuë quenntéh el ma eelleherr.

Seellett ha consideret péh quer mat é hunn Salvér ha hunn Doué, henn dout reit-temp ur moyant quenn æze ha quer sur éit bout pardonnet à hunn péhedeu, mar caramp, ne vernn péh quer brafs int ha péh quer brafs é enn nombre à ne-hai. Iya, me Salvér Jesus, hui é-houefs me haret, hui é-houefs golhet me féhe-deu énn-hou coair precius ér Vadienntt, ha prest oh hoah d'er gobér bamdé, mar caran, ér Sacremant à bénigenn! Re-vehet trugairicait, ha revou mêlet de jamæfs hou madeleah ha hou misericorde énn unn hevir, ô menn Doué!

Rét é ennta hum préparein guet er brafs-fan fourci éit receuë erhat er Sacremant à Benigenn guet eune, él-léh bout pardon-net, ne rehemp hoah ur péhe'; hac el-léh receuë er graice ag er Sacremant, ne rehemp ur sacrilege.

Pemp tra zou necessferr éit gobér ur Govesion vat. Er hétan tra examinein er-hat hunn honsciance: enn éile, ur gùir qué hunn bout offanset Doué é in drivet, ur ferme proposs n'enn offanse-

hemp mui : er buarvét, enn discla ration à hunn péhedeu groeit d'ur Bêlec approu-vet : er bemvét, ur güir desir d'obér satisfaction de Zoué ha d'enn Nessan.



## ARTICLE I

### *Ag enn Examenn à gonsciance.*

NE yét jamæs de govessat meit goudé ma ou p'ou chonget mat énn-hou péhedeu guet er brassan anquin énn hou caln, pé hui é hum laqueï énn danger brafs à ancohat dré hou coël ur péhét marvéle bénac, hac à obér ur sacrilege. Éit hum examinein erhat, hum laqueit é présance enn Eutru Doué, avoüett n'enn doh quet capable de *hanaüein hou péhédeu* el ma faute (*s*), ma n'ou secour dré é graice hac é sclairdér. Goulennet ennta à greiss hou calon assistance er Spé-ret-santele, ha secour hunn Salvér Jesus-Chrouist, *pehani é-ra sclairdér de guement deine é za ér bétt* (*t*), éit ma hanaüehet enn nombre, er vrastét hac infamité à hou péhedeu.

Enn Dall à behani é conze S. Lucass é zalhé de lareet guet fé ha confiance,

*s* Ps. 18. v. 13... *t* Jean 1. v. 9.

*Jesus... hou pét truhé doheing, Jesus... hou pét truhé doheing.* Petra é fal deoh é reign mé deoh, émé hunn Salvér ? *Ma huélein*, em'ean, ... *Quentteh ean é uelass.* (*u*) Er Publicain, à behani é conze hoah, é hum zalhé guet humilité hac anquin ér peen izellan ag enn Tample, *ean é scoué ar é galon*, enn ur lareet, *Hou pét truhé doheign pehour el-ma honn*; hac ean é-yass pardonnet d'er kær (*x*). N'enn dé quet merchet enn enn doai Mari Madelene lareet calz à gonzeu : chairret ouai hi halon guet er glahar, *hi é hum daulass doh treitt hunn Salvér, ou golhass guet enn darr à hi deulegat, ou sihass guet hi bleaue, hac é voquass dehai* (*y*)... *Raccé me lare deoh*, émé hunn Salvér, hilleih à béhedeu é zou pardonnet dehi, *rac hi haranté é zou brass* (*z*).

Hui zou dall é fet à hanauein hou péhedeu : goulennet guet fé ha confiance et sclairdér éit hou guélet. Hui zou leine à béhet : scoueitt ar hou calon guet humilité, guet contrition, ha pédet enn Eutru Doué d'en dout truhé dohoh. *Feuttet hou calon* guet er brassan glahar (*a*). Ur galon briset guet anquin hac humiliet

*u* Luc. 18. v. 41.... *x* Luc. 18. v. 13.... *y* Luc. 7. v. 38.... *z*. v. 27. *a* Joël. 2. v. 13.

é oulenn Doué, ha non pass conzeu cair ha yeinn é larerr à veec, hac é zislarerr dré er galon.

II. A pé fallou deoh gobér ur Govesion generale, pé ur revoe ar hou puhé passet, (revé avis hou Covesour) goulennet liess secour guet Doué, cleuet éan intantion-zé Overenneu, reit alézonneu, groeit yuneu, cresquet hou pedenneu, éit ma reie Doué deoh er graice de hanauein hou péhedeu, hou coel-inclinationeu, hou sal acustumanceu, hou oll fauteu, &c. Éit quement-cé groeit ur Retraite, mar dé possible deoh. Éih-dé diambarasset ag er sorte ag er betr, ag er lourci ag el labour, ne vou quet rai éit laquat reihtet énn hou conscience. Assess é tispignet hac é poëniet aveit er horf, reit ehué ur suhunn bénac d'ou ç'inean.

Ret é examinein erbat er gonsciance ar Ourhemenneu Doué ha ré eno Ilis; ar er seih pébet Capital, &c. (*El livre Pédenneu*, p. 74. *é iellou hou jécour marsezé*) Seellet er-hat mar é bouss péhet 1°. Dré chongeu sal, mar é-houéss hum arestet éno-hai exprefs, pé dré hou coël. 2°. Dré sal volanté pé dasir. 3°. Dré sal gonzeu. 4°. Dré sal obereu. 5°. Dré omission, enn ur vanquein enn-hnu teverr hac obligation. 6°. Mar doh bét cause d'er-

ré-ral de béhein. Quament-cé é arriüe. 1°. Mar é-houefs ordreinnet fal obér. 2°. Mar é-houefs reit fal gonfeil. 3°. Mar é-houefs fecouret gobér drouc. 4°. Mar é-houefs mêlet er-ré é-rai fal, ha reit courage dehai hoah d'obér. 5°. Ma ne houefs miret doh er-ré é zou enn hou carg à fal obér. 6°. Mar é-houefs cuhet pé foutiret er ré-ral de fal obér. 7°. Mar é-houefs dré hou fal example pé folite douguer er-ré-ral d'er péhet. Ar guement-cé oll é-ma ret hum examinein perhuéh.

Clafquet ennta, guèllan ma eellehet, enn nombre à hou péhedeu, éit hou hovelfât îclair, ha non pafs hou lareet doh enn ahaüe ha d'enn avanture. Éit ma vou æffoh, laqueitt hou péhedeu é tri rang.

1°. Er péhedeu ne houefs quet groeit liefs. Par example, hui zou fur ne houefs quet groeit *hennenn* ha *hennenn* meit tair guéh: hui é eell forh æze hel lareet *jufte* el-cé; Me lare *jufte* enn nombre: rac mar doh fur enn é-houefs ean commettett tair guéh, ne zeliet quet lareet *dihuê* pé *tair guéh*, mæfs er *jufte*. El-cé ag er-ré ral.

2°. Laqueït nezé er péhedeu é houefs commettett liefsoh, mæfs de béré neoah n'enn doh quet bet acuftumet brals. Clas-

quet enn nombre, guellan ma eellehet: el pé larréheoh, mé-mess groeit er pehecé *dec*, pé *deuzec*, pé *uéguent guéh*, el ma crédet dérac Doué enn é-houéss ean groeit. Mæss é laret hui, guel gueneign lareet mui éit bihan: n'enn dé quet permettet deoh lareet oa mui na bihannoh é Covésion, mæss er *juste*, el ma crédet dérac Doué, ha jamæss énn avanture.

3°. Laqueit arlerh er péhedeu de béré é-hoh bét acustumet, el enn ivraignereah, enn touyereah, er paillardiah, er lousterie, er holérieu er goal gonzereah, &c. Seellet peed vlai é-hoh bét teichet d'er péhedeu-zé, ha nezé peed guéh ér blai, *pé ér miss*, *pé ér suhunn*, *pé* énn dé é couéheoh énn-hai, &c. El-cé hui é gavou pédoste enn nombre. Guet ma larehet *juste* el ma crédet enn é houels int groeit, goudé ma houess hum examinet mat, ne oulenner quin gueneoh. Mar dé guet er ré-ral enn é-houéss péhet, rét é examinein guet peed, ha peed guéh guet pep hani, ha nezé er circonstanceu à nehai. Par example. Mar é-houéss scoüeit unan benae dré golere, hac ean ouai hou Tatt, pé hou Mam, pé hou Priét, &c. ha peed guéh?

Examinet hoah er-hat er péh zou arriüet gueoeoh é quevir hou Tutt, hou Priét,

Priét, hou Pugalé, hou serviterion, Amision, &c. Ha nezé seellet el-léhiyeu é péré é hoh bét, enn dut é houess hantet, enn affærieu é-houess bét; groeit dress pep-tra unn attanrion vrass ar hou fal deicheu ha goël acustumanceu, ha remerquet peed guéh enn ou dess arré hou taulet ér péhet.

Ne faute quet crédein é-ma affess hum examinein ar er péhedeu à action, ar er péh e-houess groeir hemp quein, el ma ra hilleih: rét é hoah hum examinein perhuéh ar er chongeu à spérer ha desirieu à galon; rac doh ur péhet à action é-houess groeit, hui é-houess martezé commettet mui eit cant péhet à chonge hac à zezir, pé quentt ma houess groeir enn actionzé, pé goudé. Liessoh é péherr dré chonge, ha guhavé dré zezir, éit ne rerr dré action. Er chonge hemp action é eell hout péhet: el-cé er-ré ne berzantt quet hum examinein ar hou chongeu ha desirieu, ne govessanr quet foth liess enn derderan à hou féhedeu. Péh Covésion vou honnéh?

N'ancoéhet quet à hum examinein erhat ha dérac Doué ar hou teverieu hac obligationeu, el ur Priét, ur Voüéss, una Tatt, ur Vam, ur Hcroaidur, ur Maistre, ur Vaistréss, ur Servitour, ur

Servitouréts, ur Gounidec, ur Mechirour, &c. Hilleih ne chongeant quet à guement-cé; neoah ne veint quet salvet ma ne hum aquittant à hou deverieu hac obligationeu revé er stat ha vacation é pehani é-mantt.

A vulur ma teïe deoh disolein hou péhedeu, gtoeit acteü à gontrition: laret avel David, O menn Doué, *mé-méss péhet dérac-oh-hou-ç'unan, ha mé-méss groeit enn drouc énn hou présance* (*b*). Ma ne eellet hanaüein er-hat hou péhedeu, na goutt peed guéh enn é-houess péhet, laret, O menn Doué, *reit sclairdér d'em deulegat, éit ne gousquein jamæss ér marhuë* ag er péhet, *guet eune ne larehai deign m'ennemiss, Mé-méss gouniet ar nehou* (*c*).

*b* Pf. 50. v. 6... *c* Pf. 12. v. 4.

## ARTICLE II.

### *Ag er Gontrition.*

ER Gontrition é-zou ur hé ag er galon, hac ur hass doh er péhedeu committet, guet ur volanté ferme n'offansehair mui enn Eutru Doué. Er gontrition é zou bét necessērr à viscoah éit bout

pardonnet ag er pehedeu (*d*). Bout-zou deu sorte, er gontrition parfæt, hac er gontrition imparfæt, é hanhùer enn attrition.

Er gontrition parfæt é-zou ur hé enn dess unn deine henn dout offanset Doué, rac meï unn Doué infinimant mat, infinimant digne de vout caret, ha rac ma tisplige er péhet dehou. Er gontrition imparfæt é zou ur hé enn-dess une deine henn dout offanset Doué, hac é-za ordinairemant ag er méh enn-dess hann dout commettet er pehet, pé ag enn dougeance enn dess à boëniau enn ihuern. Pep unan é oüaire é teli enn éile hac éguilé bout interior, surnaturéle, souveréoe ha generale, &c.

Er gontrition é zou quenn necessferr ér Sacremant à Bénigenn, el enn deure ér Sacremant à Vadient: hemp deure ne eeller quet badéein, hemp contrition ne eellet quer bnut pardonnet. Groeit ennta hou possible éit ma vou hou contrition veritable bac à galoo, ha nnn pasa hemp quein ar blein hou téat hac à veec. Ar quement-cé enn é hum drompe er-ré é chonge enn-ou dess ur hé brass affess, rac ma ou dess prononcet mat unn acte

*d* Trid. Sess. 14. 4.

à gontrition ou dess cavet énn-ou livre; *pé* ou dess desquet mat énn ou Hatechene. Groeit Acteu à gontrition, necesserr é; mæss n'enn de quet er honzeu hemp quein é oulenn Doué guenemp, mæss er galon.

N'enn dé quet hoah asses quemérr chiff ha oüilein é üélet er statt éahuss à béhedeu é-houess commettet. Bout zou ha ne cessant à ouilein, na ne cessant à béhein. Conzeu douce ur Hovesour, pé ur Perdégour é-zou cause liess d'ou dareu de ridec, ha non pass ur guir contrition. Er glahar trompér-zé ne bad quet liess peil. Ha guhavé é-ma er sorte-zé é resiste muihan doh hou Hovesour à p'enn dé obliget d'ou davai éit unn amzer, *pé* d'obér dehai pardonnein ha goulenn pardon guet enn Neffan, *pé* de restituein enn danné goél-guemérer, de reparein enn domage groeit, *pé* de quittat ur goël occasion bénac. Guhavé unn ivraigne é oüile, mæss guet qué d'é argantt é: ur fraudour é oüile, rac queméret-é é fraude: ur Vouéss divergonde é oüile, rac hi fal imur enn dess tennet goél-amzér ar nehi: ur fal verh corromplet é oüile, rac collet é-dess hi inour, &c. mæss n'enn dé quet enn offanse ou dess groeit de Zoué é-zou cause dehai de oüilein: ag er penn ita enn dareu-zé, ha non pass ag er galon, &c.

Er beurerion é ya de goveſſat hou ſeu-ranté, ha non paſs guhavé ou féhedeu ; int é ouile éit tennein unn alézon, ur ſecour hénac guet hou Hoveſour, &c. Dareu interreſſet, dareu naturéle. Boutzou neoah dareu ag ur gùir contrition, hac é za ag er galon. Mæſs pénauſs é eeller gout pégourſe é-ma er gontrition ér galon ? Mel larou à guement ma eelléin.

II. Ret é hi goulenn guet Doué lieſs, ha mar laquet poënn de hum examinein, laqueit hoah mui de oulenn guet Doué ur guir contrition. Eit quement-cé groeit à hanah hou ç'unan ur benigenn, pe unn aivre-mat benac. Er gontrition é zou unn donæſon guet Doué, ret é ennta hi goulenn, ha Doué n'hi refuſe quet d'erré é goulenn à galon. Hui é hanauou enn é-houſs hi à galon, 1°. Mar coveſſet hou péhedeu guet anquin hac humilité, ha non paſs guet effronteri hac unn hardehiét divergond leine à vraſoni : nac el er-ré é goveſſa hou féhedeu el unn hiſtoer hac el unn taul-cair ou dehai groeit. Quement-cé é-zou ur merche ag unn eſprit dallet, ag ur galon ſcournet ér péhet. N'enn deſs quet à humilité, er gontrition é vanque.

2°. Mar laret oll hou péhedeu guet

courage, mar conzet à hanah éinep-deoh-bui - memp guet unn hardehtét santele hemp cuhein hanni, hemp deguisein hanni, hemp hum excusein à hanni, hemp turul er blam ar er-ré-ral, mar hou discIairiet reih ha splann enn drespet d'er méh ha d'er houarttis é-houefs à nehai.

Mæss mar cuhet hou péhet, mar hum excuset à nehou, mar rauler er blame ar er-ré-ral éit hum gairrat, &c. é-ma ur merche ne houefs quet à gontrition.

3°. A pé guittet à galon var enn occasion hac enn dangér roste ag er péhet, à-gausé d'er péhet memp. Rac h'er huittat à-gausé d'unn dra bénac aral, n'enn dé quet ur merche. Lareet enn é-houefs qué à hou péhet, enn é-houefs ur guir cass doh t'ou el ma verite, hac hum blégein hoah énn occasion hac énn dangér à nehou, é zou hum drompein à vrass, er gontrition é vanque.

4°. A pé guemérer à volanté vat er pénigenneu rustan d'ou Corf ha contrellan d'ou çhimur. Neoah mar guélet ne eellehet quet hi gobér, hui é zeli quenttéh h'el lareet guet doufter hac humilité d'ou Cóvesour, éit ma reie unn aral deoh.

Mæss mar refuset er benigenn é gave er Hovessour necessær deoh, é-ma ug

metche ne hanauet quet er vraſtet à hou péhedeu, na ne ſantet quet er bouiſe à nehai, er gontrition é vanque.

5°. A pé ret à galon vat réparation d'ou Neſſan : mar é-houeſs queméret nitra, hui enn daccord : mar é-houeſs groeit gueu, hui enn dizoumage : mar é-houeſs anjuliet, hui é oulenn pardon : mat é-houeſs decriet, hui er repare, &c.

Mæſa ma ne hum laqueet é poënn à bayein hou telé, à reparein enn doumage groeit, ma ne berzet pleguein éit goulenn pardon ha gobér ſatisfaction d'er-ré é-houeſa anjuliet hac offanſet braſs, *pé* ma n'er groeet meit à requeign, dré forh, éinep d'ou galon, &c. er gontrition é vanque.

6°. A p'enn doh quenn anquinnet hou pout offanſet Doué, ma véhoh preſt de goll tout ha de verhùel quenttoh éit gobér er péhet-cé, pé vehai hoah d'obér.

Quement-menn ne hum gave quet cala é calonneu ér-ré enn-deſs profitet à hou féhet. El er-ré é hum chervige ag er péhet éit attiue enn unn dæéein mat : er-ré é hum chervige ag el multre éit ſauvein hou inour : er-ré enn deſs gouniet ur fal procéze dré fauzonni : er-ré enn deſs hum dennet ag ur fal affærr dré ur gueu ponnér, &c. Oll er-ré é profitte

à hou féhet ér bétt-menn, *pé* enn-defs hum cherviget ag er péhet éit peellat unn drouc-bénac à ziar-nehai. Diæze é d'er forte-zé hou dout ur veritable contrition. Neoah hemp contrition ag enn oll péhédeu marvel n'enn defs quet à bardon.

7°. A p'enn doh goudé hou Covefion disconfortet hou pout offanset Doué, ha ma lareet hemp ceffe guet ur guir anquin énn hou calon, *Mé féhet é zou perpet dérac menn deulegat (e)... Pihue é reie deure d'em peenn, ha d'em deulegat ur fétan à zarc éit ouilein dé ha nofs* enn offanse é-mefs groeit d'em Zoué ? (*f*)

Mafs mar laufquet hou chonge de monnet d'er plegeadurieu, d'enn divertiffémanteu, d'er folleah, d'enn amoëdage ag er bétt el quentt : é-ma ur merche ag ur gontrition forh difterr.

8°. Mar queméret é-grat hac à zournn enn Eutru Doué, enn oll poënieu, miferieu ha croéfieu é gouéhou ar-nah, ne vernn à béhan é teintt, pé à beerh Doué, pé à beerh enn dutt dré é bermiffion : mar fouffret oll quement-cé é penigenn à hou péhedeu, é-ma ur merche enn é-houefs contrition.

*e* Pf. 50. v. 5. *f* Jerem. 9. v. 1.

Mæſs mar coléret éinep d'ou poënieu, mar hum glemmet à Zoué, mar hum gueméret guet malice doh er-ré é chonget é-zou cauſe d'ou trouc, ma ne chonget meit à hum vangein ér guettan occaſion el quentt, &c. é-ma ur merche ne houeſs quet bét à gontrition.

III. Examinet er-hat petra zou cauſe deoh de hum affligein à hou péhedeu: mar é-houeſs qué hou pout int groeit dré enn dougeance ag er béit, dré enn eune à vout goapeit ha diſpriſet, pé dré eune à goll hou ç'inour pé hou tanné à cauſe dehai, pé à cauſe d'er méh ha d'er boënn é-houeſs doh hou hoveſſat, &c. Mar dé quement-cé é-zou cauſe d'ou anquin, hou contrition é-zou naturele, fauſs ha hypocrite.

Mæſs affliget hou calon à cauſe de Zoué, reit dehou caranté aveit caranté, douget enn ihuern, deziret enn Nean, éit ſecour er gontrition de ziſquenn enn hou calon.

1°. Chonget er-hat énn énormité ag er péhet, péhani é outrage unn Doué er vamenn ag enn oll ſanteleah; conſideret er-hat hou ç'ingratiiud énn andrét er guellan ag enn oll tadeu; chonget à barſæt é-hoh bét dré hou péhedeu cauſe de varhuë ha paſſion hunn Salvér Jeſuſ-

Chrouist ; enn é houefs collet ur recompanse hemp som ha hemp fin , hac enn é houefs merier er poënieu ag enn ihuern.

2°. Examinet er-hat petra é lare deoh hou calon éit enn amzér de zonnet, seellet ha hûi zou prest de souffrein enn oll drougueu de goll tout , quenttoh éit retournn mui jamæs d'er pehet. Ma n'enn doh prest el cé, hou caranté doh Doué n'enn de quet ur garanté à préférance , ur garanté drefs pep tra. Er gontrition é vanque.

3°. Seellet openn mar é-houefs contrition à hou péhedeu ha casſ doh-t'ai oll. Rac mar dé hoah staguet hou calon doh ur péher marvel bénac, pé é zoutet e zou marvel, ha ne vehai meit doh unan, hou contrition é vehai hoah fausſ. Doué ne oulenn quet ur galon parrager, mæfs *ur galon humiliet ha briset guet glahar (g).*

4°. Doh er péh é-mefs laret é-ma æze deoh guélet é-ma disterr brafs enn nombre ag er ré enn-defs ur guir contrition : neoah hemp contrition n'enn defs quet à bardon. Allumet ennta énn hou calon enn desir brassan hac enn devotion tinerran éit goulenn er graice vrafs cé guet

g Ps. 50. v. 19.

Doué, dré er merite à Varhuë ha Passion Jesuss-Chrouist é Vab caranréuss hunn Salvér : dré intercession er Uériéss gloriuss Vari, retirance er Béherioo ha hunn Avocadess dérac Doué : dré secour hou Æle-Gardien, ha secour Sant Pierre, Sant Paul, Mari Madelene, &c. péré goudé hou séhedeu enn dess bet enn donæson preciuss-cé ag ur gentrition vat, hac é-zou deit, dré visericorde ha graiceu enn Eutru Doué, de vout Seent brass.

5°. Éir quement-cé groeit ur mortification, ur benigenn bénac, groeit ur Retraite, yunet, pédet, cleüet Overenneu, queret liess d'adorein hunn Salvér ér Sacremant ag enn Autér, reir alézonneu, castiet hou corf enn dess hou touguet d'er péhet. Ma oe berzet gobér nitra à quement-cé, douget ne chomehai hou ealon perpét yeinn, é special mar de expréss, dichonge cair, hemp bout douguer dré dantation creihuë er bér eno é houess offanset Doué ; ha dress pep tra, mar é-houess bihuer peel ahurtet ér péher, *pé* mar é houess hum lausquet de monnet er d'enn infamité à baillardiah, à ivraignereah, à avarice, &c. peré e zoug d'enn dalledegueah à speret, d'enn obstination à galon ha d'er marhuë malhurûss... *Mar cleuet hidihue bouéh unn*

*Doué, ne galletét quet hou calon (h)....
Hum ingagét oll enn eile hac éguilé bamdé
d'obér mat, durant ma pad hoah enn amzér,
pehani zou galhuet hidihuë, à-celfin
ne hum galetei hani à hanah dré enn
trompereah ag er péhet (i).*

h Ps. 94.... v. 8. i Heb. 3. v. 13.

## ARTICLE III.

### *Ag er ferm Proposs.*

ER ferm Proposs é zou ur guir ha ferm resolution n'offansehair mui enn Eutru Doué. N'enn dé quet ennta assess dèoh hou pout qué ér galon ha cass doh er péhedeu commettet, ma ne houess ur volanté ferm n'offansehet mui enn Eutru Doué. Faute ag er resolution ferm-zé é arriüe, allass! sorh liéss ma homb obliget d'obér penigenn ag er Sacremant memp à Benigenn unn-ness fal receuet: hac er Sacremant à benigenn, pehani e zeliai bout aveit-omp ur vamenn à vuhé spirituéle hac à venediction, é-za de vout ur vamenn à valediction hac à varhuë, émé S. Ambroise (k), éit er-ré en receuë

k Lib. 1. de Pœnit.

hemp

hemp qué à hou féhedeu, *pé* hemp vo-lanté ferm de changein. Er ferm Pro-pofs é zeli bout ér galon, é zeli bout courajufs ha padufs.

1°. Er guir ha ferm refolution - zé, *n'offanfehair mui enn Eutru Doué*, é zeli bout ér galon, rac guir changemant ur péhout é-zou diftague é galon doh er pé-het, ha oon pafs lareet conzeu cair, ha gobér à veec Acteu à gontrition. N'enn dé quet affefs éhué lareet, *Me garrehai changein à vuhé, me chonge é chargein à vuhé*: maifs rét é lareet guet guirioné, Mé fal deign changein, me fal deign ab-folumant quittat pep forte péhet, me vo-lanté é honnéh, ha m'hi groeie guet er fecour à graice Doué, ne vernn petra vou lareet à hanan, couftet é-gouftou, affolufs veign ar menn-guit.

2°. Er ferm propofs é zeli bout ner-hufs éit derhel doh hou conze dré béhani enn é-houefs grateit de Zoué ne retour-nehet mui jamæfs d'er péhet: bout cou-rajufs affefs éit coll toutt quement mar é-houefs, quenttoh éit coll graice ha ca-ranté Doué dré er péhet. Éit quement-cé hui é zeli gobér hou poffible éit torrein hou fal imur, éit goafquein ar hou prон-titud, éit quittat hou fal gompagnonea-heu, éit peellat doh el lehiyeu dangerufs

é vehai cause deoh arré de gouéh ér péhet.

3°. Er volanté-zé é zeli bout ur guir ha ferm resolution de beëllat doh er péhet durant hou pubé, ha non pass durant ur suhunn, durant ur miss pé ur blai, mæss quéhett el ma vihuéhet. Rac unan é larrehai, Ne yein-quet de groll hidihuë, rac me zou bét é covessat: unn aral, Ne yein-quet d'ivet, na de fal gompagooneah hidihue, rac ma-mess groeit menn dé-mat. Er sorte-zé e ra d'antand affess ne padou hou resolution meit béed unn dé aral ma caveint enn occasion. Unan é larehai doh-t'ou é huénan, Ne golerein quet mui, ma ne vé laret nitra deign: Ne yein-quet mui d'er Festeu, meit ha de Vallardé vehai, &c. Splann affess é ma fauss resolution unan el-cé; er memp tra vehai à unan é larehai, Ne véaueio quet mui quel liess, Ne reign quet mui chervat, meit hac énn ur feste, pé enn unn occasion bénac vehai. Lareet ha groeit el enn Apostol S. Paul, *me zou sur*, em'eao (*l*), *ne vou nac er marhuë nac er vuhé... na nitra aral unn separou jamæss doh caranté Doué pehani é-zou é Jesuss-Chrouist.* Pligeet guet Doué ma eel-

*l* Rom. 8. v. 38.

lehet lareet ha gobér er memp-tra. Goulennet liess à greiss hou calon er volanté ferm, courajuss ha paduss-cé dré veriteu Jesuss hunn Salvér.

II. Cair é houess lareet enn é houess ur gontrition vrass à hou péhedeu, hac ur volanté ferm oe retournehet mui jamæss dehai, ma ne gueméret soign de beellat doh enn occasionneu ag er péhet, ma ne laquet poënn de ziſtrugein hou fall accuſtumanceu, ha ma ne houess ur sourçi brass à hum chervige ag er moyandeu aral éit hum zerhel perpet é dougeance hac é caranté Doué ; rac petra é larreheoh-hui ag ul labourérr ne berzehai quet hadeio d'ur sasuhuno vatt ? Hui é larrehai guet ræson ne fal quet dehou henn dout æste : el cé unan ne guemér quet er moyandeu éit peellat doh er péhet, ne eeller quet lareet é fal dehou h'er huittat.

1°. Rét é quittat enn occasioneu : boutzou deu sorte, ré e zougue à nehai hou huénao d'er péhet, ré aral n'enn d'int occasion à béhet meit de certeinn tutt hac é certeinn circonſtanceu : par example, enn hantiſs à dutt youanc pautrét ha merhet hardéh enn éile doh éguilé, é aou unn occasion hac é zougue à nehi hi huénan d'er péhet ; enn davarn, éit unn

deine taullet d'en ivage, é zou unn occasion ag enn éile sorte.

Ne vernn pé quer ferm ha pé quer courajuss é hou resolution, ne zalhou quet doh enn occasion, mar hum exposet énn-hi. Openn, *enn hani é gare enn dangér, é-hum gollou énn-hou*, émé er Spéret santel (*m*). Hui e-ra ur péhet à présomption dré ma hum laquet dré hou coal énn occasion ha dangér à béhein.

Hui é avoüé hui-memp é-ma quenn diæze resistein doh enn occasion. A pé rét ur faute, hui é-hum excuse atauë enn ur lareet, enn occasion é ouai cause. Pe vehai goulennet guet unan benac penaus é-hoh hui couéhet er péhet infam-zé? Ean é respondehai quentteh, dré enn occasion, dré er gompagnoneah; à gomance ne ouai meit hoari ha deverrance é-matt hac énn honestiss, mæs à-la-fin é-honn couéhet. Hilleih ne gouéhant énn ivraignereah, meit rac ne hum zesiantt quet asses na ne peellant quet doh enn occasion, &c. El-cé ag enn infamité.

2°. Er resolutioo ferm é zeli hoah dispriseïn conzeu enn dutt, ha clasque quenttoh plégein de Zoué éit d'er bét, rac *mar*

---

m Eccli. 3. v. 27.

*clasquet plegein d'enn dutt, ne vêhêt quet ami de Jesus-Chrouist (n).* Mæls petra vou larer à hanan? Petra? Laret vou é rehet erhat, é vihuet erhar. Pénaufs ennta! A pé offanseoh Doué, ne feelleoh quet petra nezé bét larer à hanah, n'ou poai quet méh nac eune à vout goapeit, pe hui é-houefs eune ag er péh é vou laret à hanah mar groétt er-hat? Ur méh é ennta bermenn chervige Doué ha peellat doh er péhet? Menn é-ma hou ræfon? Menn é-ma hou fé, hou religion? arlerh tout péh sorte tutt ë eellou gobér goab unn nebedicq amzér à hanah? Enn dutt vatt, enn dutt fantele, enn dutt honneft? Non pafa, inrr ou mêlou. Pihuë ennta? Enn dutt libertin ha digampenn, enn amoédét, er penneu scann, &c. Mè é zelieoh quenttoh hou pout bout amiet ha mélet guet er forte tutt-cé.

3°. Éit derhel perpét doh hou resolution vat, pédet liéss enn Eutru Doué de douchein mui-oh mui hou calon, de reign deoh er graice de zihuenn perpét guet courage doh pep sorte tantarion ha péhet, de feellat doh enn occasionneu fal, ba de doftat liéss d'er Sacramanteu, éit reneüein ba creihùat er ferm propofs é

* Gal. I, v. 10.

houefs de vour fidele de Zoué beed er marhuë: *Hui é me sartage, ô menn Doué! mé-mess ean laret, me resolution é zou heli hou Lezenn* (o).

(o) Ps. 118. v. 57.

## ARTICLE IV.
### *Ag er Gouesion.*

ER Gouesion é-zou unn accusation humble, splann ha fidéle é-ra unn deine à é oll péhedeu d'ur Bêlec approuvet, énn intantion à henn dout enn Absolvenn à-nehai. Me lare, unn accusation à é oll péhedeu, rac mar manque dré é faute à hum accusein ag ur péhet marvel hemp quein, ne receüe quet er pardon ag er-ré-ral, hac openn ean é-ra ur sacrilége.

1°. Er Gouesion é-zou necesserr éit oll er-ré enn-defs groeit ur péhet marvel bénac goudé enn oait à ræson; ha hemp Covesion, à pé eeller hi gobér, n'enn defs quett à bardon aveit-t'ai. Obliget intt de lareet, guellan ma eelleintt, enn nombre, enn nature à hou féhedeu, er circonstanceu é gresque brass er malice à nehai, hac er-ré é change enn espece à nehai. Obliget intt hoah de goveffat

er péhedeu marvel ou dehai ancoheit énn ur Govesion bénac, mar da chonge dehai goudé ag er péhedeu ancoheit-cé. Obliget intt openn de hum accusein ag er péhedeu à béré é-mantt énn doute hac énn arvar, hac intr ou dess intt groeit iya pé non pass, hac intt ou dess intt covesseit iya pé non pass, hac int é-zou marvel iya pé non pass. Mar hou dess bét er malheur d'obér ur sacrilge, int é zeli commance hou Hovesion el abenn, hac oll er Hovesioneu aral ou dess groeit hé goudé.

2°. Gourhemenn Doué ha Gourhemenn enn Ilis é ordreinne demp covessat hunn péhedeu marvel, pé é gredamp é-zou marvel. Enn oll à guement enn dess péhet goudé hou Badientt é-zou obliget d'aboéissein ; er vugalé memp à p'ou dess oaitt ha ræson assess éit dissorh enn drouc doh er mat. Tar ha Mam, Maistre ha Maistress, chonget erhat é quement-cé.

3°. Ne verr quet obliget de ridec à benn de glasque ur Hovesour quenrtéh el ma ver couéher ér péhet marvel, nameit hac ean é vehai requiss pé communiein, pé receuë ur Sacremant bénac aral, pé dangér à varhuë. Ret é neoah ber hovessat prontan ma eelleher, hac

er-ré enn-defs doujeance Doué, é glasque hac é profitte ag er guettan occasion. Pénauls cousquet, pénausi chom unn· dé ennemiss de Zoué, hac énn dangér à goueh énn ihuern? Ét er meriteio ne faute meit ur péhet.

4°. Obliget verr de goveffat à pé verr énn ur hclinhùet calet hac énn dangér ag er marhuè. Rac mar é-houefs ur péhet marvel bénac ar hou conſciance, mar guellet coveffat, ha mar refuset h'er gobér, ne vernn péh quer brafs contrition ou p'ou, hui e-hum gollou, mar marhuet. Avifs matt éit er-ré é lausque hou zutt de verhùel hemp hou avertiflein de goveffat, ha hemp hum laquat é poënn à obér hou deverein é courfe. Mæfs er ré n'ou d'efs quet Covefour, pé ne eellant quet coveffat, é-zou obliget d'obér unn Acte à gontrition parfaite, guet enn desir de goveffat quenttéh el ma eelleiot, mar dé jamæfs poffible dehai.

5°. Recommandet é hoah er Govefion de unan feifie hac é dofta d'enn termen: d'er-ré é ya enn ur voyage dangerufs ar er morr: d'er-ré é-ya d'er brefel: d'er-ré é-ya éit peel-amzér d'ur vro é péhani ne gaveinnt quet Goveferion, pé ne antandeintt quet el langage: d'er-ré e-ya de quemérr ur flatt à yuhé, &c.

6°. Unan é-hum laquehai énn danger à ancobat ur péhet marvel bénac, mar da ha tardein ha h'er hovessat, é-zou obliget de monnet dé govessat prestan ma eellou, guet eune à vanquein, dré é faute, à obér ur Govesioo vatt hac antiere.

7°. Er soin hac er sourci é zeliamp hunn boutt perpét à hum oarnn doh finessèu er goel-spéret, à hum conservein é graice ha caranté Doué, à laquat hunn salvedigueah énn, assurance à guemenrt ma eellamp, é zeli gobér demp tostat liess d'er Sacremant à Govesion guet eune à hum accourse doh er péhet, guet eune à goueh ér stat malhurusf à zalledigueah hac à obstination.

II. Dré Ourhemenn enn Ilis pep unan é zou obliget de gommuniein de Basque éno é Barreze, hac el-cé de govessat d'ur bihannan oezé énn é Batreze, ha non pass el léh aral hemp congéenn Eutru Person.

1°. N'accomplisser quet na Gourhemenn Doué nac hani enn Ilis dré ur Govesion sacrilege. Hac er circonstance ag ur sacrilége groeit de Basque é zeli bout expliquet ér Govesion é verr obliget d'obér éit reparein honnéh.

2°. Unan é vé refuset enn absolvenn dehou de Basque, é-zou obliget d'obér

er péh é-zou commandet dehou dré é Govesour, ha de retournn de govessat d'enn amzér é zou merchet dehou: rac obliget é de hum laquat ér statt d'accomplissein Gourhemenn enn Ilis prestan ma eellou, ha ma ne berze h'er gobér, ean é béh.

3°. Er-ré é-ya quentt Pasque énn ur voyage bénac, pehani é virou doh-t'ai à ober hou fasque guet er-ré-rai, récommandet é dehai gobér hou Fasque é raug. Er-ré e za goudé Pasque d'er kær é zou obliget de hum aquittein prestan ma eelleintt ag enn obligation-zé.

III. Ne yétt jamæs de govessat hemp hum breparein erhatt à guentt. Choiget ur Hovesour mat: enn hani é hanauë guellan hou conscience, hac e geinnou muihan hou sal imurieu, hou coël inclinationeu, hennont vou er güellan. Ne govessett jamæs dré inclination naturele; mar clasquet plégein d'ou Covesour, creinnet aveit hou ç'interior. Clasquet plégein de Zoué hemp quein. Ne yétt jamæs de glasque ur Hovesour, é eellehet trompein æstan ha guet péhani é passéhet liproh. Æze é trompeio enn dutt, mæs ne drompet quet Doué. Enn ur obér el-cé, él léh receuë er graice ag er Sacremant, é-rerr sacrilegeu.

2°. Enn amzér e laquet de ortofs hou rang de goveffat, e zeli bout impléet mat éit hum examinein hoah perhuéh, éit goulenn ur gùir contrition. Jamæfs ne zelier cheleüett Covefioneu er-ré-ral, nac affaye remarquein pihue enn-defs enn absolvenn, ha pihue n'enn-defs quet hi. Ne gonzet jamæfs ag er péh enn-defs lareet deoh hou Covefour, meit hac ean enn dehai ordreinnet deoh conze doh unan-benac. Er Govefion ne zeli jamæfs chervige deoh na de vourde na de langage, é compaignoneah. Ne hum vantet quet na dré vourde, na dré oël- imur, é-ma bet refufet enn Absolvenn deoh, hac é figur hoarhein douget à vlasphémein. Hum humiliet brafs quenttoh dérac Doué, &c.

3°. Groeit hou poffible éit ma vou hou Covefion humble, fincere hac antiere, revé er péh e anfaign erhat deoh hou Catechenn. Durant ma vou er Hovéfour é lareet ur guir hénac deoh éit ma ou p'ou muyoh à gontrition, *pé* é reign unn avifs mat hénac deoh éit ma vihuehet guell goudé, ne hum laquet quet nezé d'examineinhou confciance guet enn eune n'ou péhai ancoheit nitra : nac tantation er goel - fpérer e liefs quemennt-cé éit mitet doboh à profittein à gonzeu mat

hou Covésour. Ne veoh quet neoah in-gorto e reïe deoh ur Perdec quel-liess gùeh el-ma behait de goveſſat : mæſs groeit erhat er péh e larou deoh pep gùeh. Mar da chonge deoh ag ur pé-het bénac durantt ma conze, ne van-quet quet à h'el lareet dehou quentt receüé enn Abſolvenn.

4°. A pé yeie de reign deoh enn Ab-ſolvenn, goulennet guet Doué pardon à greiſs hou calon oll à hou pébedeu ag er-ré e hanaüett hac ag er-ré ne hanaüett quet, ag er-ré e-houeſs coveſſeitt hac ag er-ré e-houeſs ancoheitt. Receüet enn Ab-ſolvenn el pé vehai Jesus Chrouiſt memp é rehai deoh. Goudé hum deennet à coſté éit trugairicat enn Eutru Doué ag er par-don enn-deſs accordet deoh dré é viseri-corde : reneüéeit hou volanté ferm n'enn offanſehet mui jamæſs, goulennet quent-toh er marhue éit retourn mui d'er pé-het. *De viſericorde meun Doué enn e-meſs obligation*, rac n'enn donn quet hoah collet (*p*). *Queneve Doué enn deſs me ſecouret*, *petra e fallè ne ouënn énn lhuern* (*q*) ! . .

*p* Tren. 3. v. 22. *q* Pſ. 93. v. 17.

## ARTICLE V.

### *Ag er satisfaction.*

GOudé enn Absolvenn hac er pardon à hunn péhedeu é-homp hoah obliger d'obér satisfaction de Zoué ha d'enn Nessan à guemennt ma eellamp. Ahoele requiss é ma unn bou enn desir hac er volanté ferm d'er gobér à guemennt ma vou possible demp.

Ni é-ra satisfaction ér bétt-menn dé Justice enn Eutru Doué. 1°. Dré er Benigenn é-ra demp er Hovesour. 2°. Dré er Penigenneu é-ramp à hanamp hunn huenan. 3°. Dré er poénieu é zegasse Doué demp, el er helinhùedeu, er holleu, enn amzér-ruste, er goél-labour, &c. mar hou heméramp é grat hac éit penigenn ha hunn péhedeu. 4°. Dré enn Indulgeanceu, &c.

1°. Obliget-omp d'obér er Benigenn é-ra demp ur Hovesour, rac à pé receüamp er remission ér Sacremant à Benigenn, er boénn éternele deliet éit er péhet marvele, é vé changet ordinairemant é poénieu tamporele, é zou ret absolumant payein ér bétt-menn pé ér béttbontt. Er-ré ne berzantt quet gobér penigenn, é zisco assess n'ou dess quet à

f

anquin hou dout offanset Doué. N'enn defs quet de hum fiein éhùé ar Govesionneu er sorte-zé. Él-léh payein unn disterr poënn durantt hou buhé, intt é hum laqua énn dangér brasf à bayein, hemp jamæsf aquitt, duränt unn éternité.

2°. Er pénigenneu é-ra demp ur Hovesour é-zou guell éit er-té é ramp à hanamp hunn huenan, rac m'ann d'intt ur parti ag er Sacremantt, ha ma tennant énn ur fæçon particuliere hou nerh ha hou vertu à veriteu hemp fin hunn Salvér Jesusf-Chrouist, à béré é homp lodec revé er boënn é laquamp d'obér satisfaction à hunn péhedeu.

3°. Er Benigenn é zistro er péhour ag é fallanté, rac (mar carr profittein ag é ræson, ag é fé hac ag é spéret) eao é ùéle pénausf, deusto mano dé pardonnet é béhet dehou, é ma hoah obliget d'obér penigenn ha de souffrein ér bétt-menn, éit ne souffrou quet ér bétt-aral. Quementt-cé enn avertisf de zioal doh enn occasion ha de beellat doh er péhet (r).

4°. Er Benigenn é zou enn arrestemant ag er goël-imur hac enn dalh ag er sal inclination, hac é vir doh er péhour à retournn d'é fallanté.

---

r Trid. Sess. 14. 8.

5°. Er Benigenn ë laqua er péhour de vout évehettoh de zioal : rac à pé za dehou chongeal ér boénn enn dess é obér é benigenn, hac é aboéisseio d'er péh zou bét ordreinnet dehou, ean é sante guell er statt triste ha dangerusf é péhani ennenn doai er péhet h'el laqueitt.

6°. Er Bénigenn é ùella d'er restageu ag er péhet, de lareet é, d'eno dioustemant ag er mat é chom hoah guenemp goudé er béhet, d'er fal-blég unn-ness hoah d'enn drouc, d'er yeinnion énn unn devotion, d'er poonerdæt à spéret, &c.

7°. Er Bénigeon unn secour de dorrein hunn fal deicheu, enn ur obér demp pratiquein er vertuyeu péré zou contrele d'unn fal accustumanceu : rac dré er Benigenn, mar dé groeit mat, unn ivraigne, é-zeïe de vout reglet mat ér bouid hac énn ivage ; ur paillard, é-zeïe de vout purr à gonze à galon hac à spéret ; unn avariciuss, é reïe enn alezon ; unn débordett, é-zeïe de vout ranget.

8°. Er Benigenn é-ra satisfaction de Justice Doué hac é zistane é golére. Enn Ilis n'hi dess jamæss cavet moyant er bét surroh éit arreste bréh unn Doué é colére, aveit er Bénigenn groeitt guet ur güir glahar ha cootrition : Doué memp el-lare, *P'enn devezë er boble zé*, em-

*ean (s), groeit pénigenn guet anquin ag enn drouc é rebreichan dehou, m'em behai mé-memp bét anquin ag enn drouc à béhani enn er menaçan.*

9°. Er Bénigenn unn groa, à guemente ma eellamp bout, haval doh Jesus-Chr. péhani enn-defs bét conduyet perpet ur vuhé calet, ur vuhé à zarr hac à Bénigenn. Mar fal demp éhué bout heurufs guet-t'ou, rét é ma vou cavet énn-amp é vuhé à souffrance dré er mortificatioueu hac enn œvreu poëniufs à Bénigenn. *Mar partageamp é boénieu, ni é partageou é h'loère ér joyeu*, émé S. Paul (t).

II. Er mufur ag er fatisfaction é zeliamp gobér de Zoué é zeli bout pé brafsoh pé bihannoh revé enn nombre hac enn énormité à bunn péhedeu, ba chongeal neoah éma perpet hunn Pénigenneu hilleih douçoh éit ne veritamp, rac affefs é enn dout péhet ur ùéh éit oüilein de jamefs. Ur péhour é hum glem ag é Gofésour, enn ur chongeal pé lareet, é-ma rufte hac é-ra pénigenneu calet, é-ra d'antand affefs ne hanaué quet calz er vrastét ag é béhedeu, ha ne chonge quet calz ér poénieu é veritantt. Cheleuet lod ag er Pénigenneu é-rerr. gùharal.

s Jerem. 18. v. 8... t Rom. 8. v. 17.

Henn doutt consultet enn divinour, pemp blai à bénigenn ruste.

Henn doutt labouret d'er Sule pé d'er Gouile miret, yune tri dé ar vara ha deure.

Henn doutt crollet dérac unn Ilifs d'er Sule pé d'er Gouile, tri blai à bénigenn.

Henn doutt diviser énn Ilifs durant enn Office, yune dec dé ar vara ha deure.

Henn doutt torrett hemp necessité ur Yune ordreinnet, yune ùeguentt dé ar vara ha deure.

Bour bét cause d'ur holl, d'ur fausf-gulvoud, tri blai à bénigenn.

Bout bét cause de varhuë ur heroaidur éit cuhein er péhet ha sauvein enn inour, dec vlai à bénigenn.

Éit ul laironci disterr, mæss neoah marvel, ur blai à bénigenn, openn er restitution groeit.

Henn dout touchet usur, tri blai.

Éit er péhedeu éinep d'er buretet, lod tri blai, lod pemp blai, lod seih vlai, lod dec vlai, &c. Éit enn desir memp, deu vlai, &c.

N'obliger quet mui d'obér er pénigenneu-zé, guir é, mæss chonget erhat neoah: er péhet n'enn dé quet bihannoh dérac Doué bermenn, éit ne ouai rezé.

N'enn dé quet changet Justice Doué, rét vou gobér satisfaction dehou pé er bétt-menn pé ér bén-aral : ha mar manquet dré lezidantet, dré baresse, pé rac ne fanłet quet enn offanfe é-houeſs groeit de Zoué, douget enn ihuern.

2°. Enn œvreu mat à Bénigenn é-zou ordinairemanr er yuneu, er pédenneu, enn aleſonneu. Er-ré n'enn d'intt quet ca-pable na de yune, na de reign enn aléſon, é zeli digol quement-cé énn ur fæçon be-nac aral, dré er pédenneu, er mortifica-tioneu jaugeable doh-t'ai, dré hum hu-miliein liefs dérac Doué guet er vraſſan contrition, dré auffrein dehou hou oll poënieu é pénigenn à hou féhedeu, ha souffrein tout à balamor de Zoué. Er-ré é-yune hac é-ra enn aléſon, é zeli gobér er memp-tra, rac enn aléſon hemp hu-milité, nac er yune hemp contrition n'unn sauveintt quet.

III. Ret é hoah d'enn oll pratiquein er vertuyeu contrele d'ou fal-inclinatio-neu ha d'ou goël-imurieu. 1°. Éit er péhet à baillardiah ; ret é castiein er horf dré er yuneu, er mortificationeu ruste, el labour calet, ur gulé diæze, &c. 2°. Éit enn avarice ; uſure ha laironci ; ret é restituein prontemanr, reparein enn doumage groeit, reign enn aléſon. *Enn*

*hani enn-defs lairet, ne lairait mui, émé* S. Paul (*u*), *mæſs labourait ar bouijs é zivréh ënn ur véchir bénac mat ha profitable, éit* ma eellou testituein ha *reign d'er-ré é-zou é peuranté.*

3°. Éit et gloëre; ret é pédein, hum humiliein, chongeal liess petra omp dérac Doué, chongeal liess ér marhué, ér Jugemant, ënn ihuern, gobér obereu izéle capable de ziscar er gloëre.

4°. Éit er-ré n'ou defs quet desquet, pé enn defs ancoheir er péh é zou neceſſerr d'ut Hrechenn de outt éit bout salvér: obliget intt de zesquein, de monnet d'er Hatechenn, d'er Prone, d'er perdégueu, ha de obér hou ſoſſible éit desquein prontemant, ha de zesquein er-ré é-zou édan hou gouarnation.

5°. Éit er-ré é-zou hemp devotion; hemp attention ënn ou fédenneu, hemp goust éit enn rreu spirituele, hemp grét de chervige Doué; intt é zeli monnet liess d'enn Ilisieu, assistein ënn Office, pédein liess, monet liess de govessat, ha goulenn guet Doué ur guir devotion.

6°. Éit enn touyereah, er blasphémereah; ret é tauein, ne faute quet conze hemp affærr, souffrein guet humilité bout

(u) Eph. 4. v. 28.

goapeit, anjuliet hemp lareet guir. Calet é quement-cé ! Jesus enn dess souffret ha tauet. Enn tòuyerion é zeli pédein Doué de noss ha de vitin, ha liess durant enn dé éit goulenn er graice de torrein enn teiche miserable - zé ; hac à nehai intt memp intt é zeli gobér ur bénigenn bénac, ha ne vehai meit unn acte à garanté, quel liess gùéh el ma touyantt.

7°. Éit er-ré é labour d'er Sule ha d'er Gouile, intt é zeli reign d'er peure quement el é tale el labour ou dess groeit hemp necessité. Éit er-ré enn dess passet er Sule hac er Gouile é obér nitra : intt é zeli impléein enn déyeu-zé éit Doué quer perhuéh el ma impléant énn obérat énn ou labour. Er-ré enn dess intt impléet é fal gompaignoneah pé é crolle ; ne rehentt quet rai é vou enn. Ilis ar hou deulin quer peel amzér el mé mant bét ér sorte gompaignoneaheu - zé. Er - ré gourmantt hac ivraigne ne zeliant monnet na de davarn na de feste. Er-ré é zou é cass hac é malice, é zeli pardonnein à galon, ha pédein enn Eutru Doué de reign pep sorte benediction ha prospérité d'ér - ré doh péré enn ou dess cals.

IV. Obliget vernn hoah, hemp dispanse er bét, d'obér satisfaction d'enn Nessan à guement m'an dé possible : hac el

cé, de reparein enn doumage é-houets groeit dehou eon é horf, enn é inean, enn é inour, pé énn é zanné ; ha ma ne houefs ur gùir intantion d'er gobér, pé ma n'er groétt, mar dépossible deoh, ne veherquet pardonnet. Er péhedeu éinep de Zoué, mar hou hovessèt guet ur gùir contrition, hui é vou pardonnet à nehai ; mæs er péhedeu éinep d'enn Nessan, covessèit intt er péh é garreher, laret er péh é garrehet enn é-houets cootrition à nehai, ma ne houefs intanrion d'ou reparein, ma n'er groét, à pé eellet, ma ne bum laquet é poënn éit h'er gobér, ne vehét quet pardonnet.

2°. Enn hani enn defs groeit scandal ha discoeit fal example, ha dré quement-cé é zou bét cause d'er-ré-ral d'offansein Doué ; é zeli 1°. Reign example vat. 2°. Gobér é bossible éit distrugein enn' oll drouc enn-defs groeit. 3°. Pédein Doué éit er-ré de béré é-ma bér cause de béheio. 4°. Bihuein santelemant.

3°. A pé ne eellamp reparein oll enn doumage unn-nefs groeit d'unn Nessan ; rér-é gobér é conscience tout er péh é eellamp, ha hunn bout ur guir volanré d'obér dehou satisfaction antière quenrréh el ma unn bou er moyant d'hi gobér, hac arméhba menagein mat éit quement-cé.

V. Eellein é rerr hoah gobér satisfaction de Justice enn Eutru Doué dré enn Indulgeanceu é ouniamp, péré é-zou er remission é ra enn Ilis ag er poënieu tamporele, à béré er péhour é hum gave ordinairemant déléour goudé h'enn dout receüet er pardon ag é béhet ér Sacremant à Bénigenn.

1°. Éit gounit unn indulgeance, ret é bout ér stat à graice Doué, ha henn dout ur gùir désir d'obér satisfaction d'é Justice.

2°. Éit gounit enn Indulgeanceu, ret é gobér perhuëh mat er péh é ordreinne enn Ilis éit quement-cé. Bout-zou Indulgeanceu hac é eeller gounit aveit enn ineanneu ag er Purgatoére, enn ur obér énn ou intantion enn œvreu ordreinnet dré enn Ilis.

3°. Ur secour brasf é-ra demp el-cé hunn Mam santel enn Ilis : mæs malhurusemant enn ur monnet peel é sigur gounit unn Indulgeance, guhavé é rerr criminelloh d'er kær, &c.

---

## CHAPISTRE XV.

### *Ag er Gomnunion.*

AG enn oll Sacremanteu er brassan, er santellan, hac enn adoraplan ö er Sacremant ag enn Auter : rac ne

receuamp quet énn-hou ur graice hemp quein, mæs er vamenn ag enn oll graiceu, JESUSS-CHROUIST Doué ha deine, péhani enn-desf instituet enn oll Sacremanteu aral, hac enn-desf reit dehai hou oll vertu, nerh ha mérite. N'enn-desa ennta nitra capabloh d'unn secour d'avaoce énn hentt à hunn salvediguezh éit er Sacremant adorable ag enn Autér. Ni é zéli ennta desirein, el er brassan bonheur à huno buhé, gobér ur Gommunion vat. Éit quement-cé ret é goutt, dresf pep-tra, petra é receuamp, pérac enn er receuamp, ha pénausf é teliamp h'er receuë.

I. Pep-unan é-zeli goutr, à pé ya de gommunien, é ha de receuë Corf, Goaid, Inean ha Divinité hunn Salvér Jesusf-Chrouist édan enn apparaoceu ag er bara: hac enn hani é receuë édan enn apparance ag er bara hemp quein, é receuë Corf, Goaid, Inean ha Divinité hunn Salvér quer guir el ma ou receuë er Bêlec, pehani é gommunie é-dan enn apparanceu ag er bara hac ag er guin: rac el mei dé bihuë é Gorf ne eell quet bout hemp é Ouaid, nac é Ouaid hemp é Gorf. Éan é receuë ennta er memp Corf é-zou bét conceuet dré er Spéret santele, gannet ag er Uiriesf gloriusf Vari, é-zou bét

grucifiet, marhuet, interret, resussitet, montet d'enn Nean, hac é zeie à inou de jugein er-ré vihuë hac er-ré varhuë. Ean h'er receuë éit maguein é inean, rac Jesuss-Chrouist Doué ha Deine enn dess hel laret : *Mé zou er Bara à vuhé... rac me Horf é-zou é güirioné ur magadur, menn Gouaid é-zou é güirioné ur brevage ; énn hani é receue me Horf, hac e ive menn Gouaid, é chom énn-an ha mé chom énn-hou* (x). *Hennenn é-zou er bara desqueünet ag enn Nean, enn hani enn daibrou é vihou éternellemant* (y). Chetu conzeu Jesuss-Chrouist, ne eell quet hunn trompein. Chonget er-hat ennta é quement-cé quent communiein, éit reneuéein énn hou calon er fé, er respect, enn devotion hac enn humilité, &c. *Hui e gavou enn Acteu él Livre Pédenneu* page 91.

II. Ni é receuë Jesuss-Chrouist, hac ean é-hum ra demp Corf, Gouaid, Inean ha Divinité, éit degasse chonge demp ag é Varhue ha Passion, eit reign demp pep sorte graiceü, éit hunn santifiein, éit reign demp nerh de resistein doh enn tantationeu, hac éit reign demp enn Arrês ag er vuhé éternele.

x Jean. 6. v. 48. y Jean. 6. v. 56.

1°. Durant ma houair doh henn trahisfein, h'er guerhein, é complottein h'el laquat d'er marhue, Jesus é sontéhai é galon, é feellai doh é garanté énn unn hevir; ag unn tu ean é uéle é ma rét dehou merhuel éit distannein colére é Datt, éit hunn tennein à sclavage er péhet, à boënieu enn ihuern, ha meritein demp er vuhé éternele, ean é-hum ra d'er marhue: ag enn tu aral ean é uéle hunn ineanneu crouéet aveit enn Nean, contraignet de stleigeal ur vuhé triste énn ur horf miserable ar enn doar: éit bout hou honsolation, hou nerh ha hou magadure spirituele durant er perhindét anquinuss ag er vuhé-menn, ean e institue er Sacrement adorable ag enn Auter, hac e lare, *Qu'él liess guéh el ma rehét quementt menn, hui er groeie guet chonge à hanan* (a). N'ancoamp quet ennta, à pé gommuniamp, é receuamp Jesus hunn Salvér, péhani enn dess souffret tourmanteu quer brass durant é Bassion, hac andure aveit-omp ur marhue quer méhus ha quer calét doh er Groéis.

2°. Ean é zesquenn énn unn halon éit reign demp er merite ag é Varhue hac ag é Bassion. Ean dess desarmet Justice é

(a) 1. Cor. 11. v. 25.

Datt éternele, payet hunn delé ha groeit hunn aquitt ar er Halvaire, hac ér Gommunion ean é-za de reign demp pep sorte graice ha benediction, ha de laquat unn union stert é-tré homp hac ean, mar hunnness nættéit mat hunn honsciance à-guentt dré ur Govesion vat. Er visite é ra Jesuss demp é-zou ur merche ag é garanté tinerran énn unn hevir, hac é zilco enn-enndess ancoheit hunn oll péhedeu à cause d'er garanté unn ness éhué doh t'ou, ha d'enn anquin unn-ness hunn bout ean offanset. Péh merche à garanté! hac ean e eellai reign nitra guéll éit-t'ou? émé S. Bernard. Eellein é-ramp lareet, É-homp pinhuic à Zoué tout, émé S. Augustenn. *Unn affærr brass é* ennta hum bréparein d'er Gommunion, *rac ne hum breparerr quet de receue unn deine, mæss unn Doué* (a).

3°. Ean e hum ra demp éit hunn santifiein. Ean enn dess hét souffret er Marhue éit gobér hunn peah guer é Datt éternele, hac *éit hunn laquat de vout santele, hemp péhet ha hemp rebraiche dé-rac-t'ou* (b). Mæss ér Sacremant ag enn Auter particuliéremant e ra demp er graice-zé à santeleah. Enn oll Sacremanteu,

a 1. Paral. 29. v. 1. b Colos. 1. v. 22.

guir-é, e-ra graiceu à fanteleah, mæs hennennn dreis er-ré rai e ra ur h'cresçance à graice, rac ma receuerr énn-hou er vamenn ag enn oll graiceu ha fanteleah, hac unn inean goudé er Gommunion e-zou hoah fantelloh ha preciossoh derac Doué. Hi é-zou é Jesuss-Chrouist, ha Jesuss-Chrouist e-zou énn-hi, ha hi é vihuou dré Jesuss-Chrouist (c).

Neoah oll er-ré e-ra Communioneu mat, ne receuant quet quemennt à graiceu enn éile el éguilé, rac pep-unan ne receue ag er graiceu-zé, meit revé énn dispositioneu à duemdér hac à garanté enn dess doh unn Doué, péhani e hum ra dehou dré garanté: hac er-ré e-ra Communinneu, péré n'enn d'intt na tuem na yein, é vanque d'er respect e-zou deliet d'er Sacremant ag enn Auter, hac hoa Hommunioneu ou hondui à nebedigueu d'er Gommunion sacrilege.

4°. Er Gommunion e-ra demp nerh de resistein doh enn tantationeu ha doh er péhet. Er ré ne berzant quet tostat d'er Gommunion, e goussante hess d'er guétan tantatinn, hac e gouéh ér péhet ag er guétan guéh m'an d'intt bét attaquet: eellein e-rant lareet avel David:

c Jean. 6. v. 57.

*Mé inean e-zou fatiquet ha diffihet, rac m'amess ancohett à zaibrein m'em bara,* (*d*) de lareet é, Mé-mess lauïquet er Gommunion, é péhani é-ma nerh ha magadure spirituele me inean. Ma ne vaguet hou Corf, quentt peel ean e gouéhou: Ma ne rét hi magadure spirituele d'ou c'hinean, quentt peel hui é hollou. *Me lare deoh é guirioné,* émé hunn Salvér (*e*) *ma ne receuet me Horf, ma ne ivét menn Gouaid, n'ou p'ou quet er vuhé* spirituele *énn-ah.* Pénausf ennta hemp buhé résiftein guet nerh doh er goel-spéret? Hemp Jesuss *ne eellamp gobér nitra* éit ennn Nean (*f*)... ha *guet t'ou ni e eelle tout* (*g*), rac mar bé guenemp hac aveit-omp, *Pihue e-vou einep-temp* (*h*)?

5°. Jesuss e hum ra demp ér Gommunion éit chervige d'Arréss ag er vuhé éternele, enn dess promettet demp, mar miramp é Ourheméneu, ha mar demp fidele dehou. *Enn hani e zaibre er Bara menn,* e'mean (*i*), *e vihuou éternellement, hac er Bara e-reign e zou me Horf, pehani e reign éit salvedigueah er bétt.* Mæss pénaus é teliamp-ni h'er receue?

III. Rét é tostat guet purtét à gonf-

---

*d* Pf. 101. v. 5... *e* Jean 6. v. 54.... *f* Jean. 15. v. 5... *g* Phili. 4. v. 13.... *h* Rom. 8. v. 31... *i* Jean. 6. v. 52.

ciance, hemp péhani er Gommunion é-zou facrilege ; de-lareet-é, éit commu-niein é-ma rét bout pur ha næt à pep forte péhet marvel. *Pep unan hum examineit ennta*, émé S. Paul (*k*), rac *enn hani é gommunie indignemant, é zaibre hac é ive é Jugemant*. Rac-cé mar hum fantét cabluſs ag ur péhet confiderable bénac goudé ma houefs hum examinet matt, ne véoh quet hardéh affefs éit monnet de gommuniein hemp gobér à guentt ur Go-vefion guet enn oll conditioneu à béré enn é-mefs conzet ihuelloh. Mar doh malhuruſs affefs éit communiein é goèl-ſtat, hui é-ra unn torfet haval doh hani Judafs, pehani é ùerhafs hunn Salvér ; doh hani Herod ha Pilatt, péré er receüafs éit gobér goab à nehou ; ha doh hani er Juiffet, péré er ſtaguafs doh er Groéfs. Dré ur Gommunion el-cé hui *é za de vout cabluſs*, criminele ha refcondable à Gorf hac à Oüaid *Jeſus-Chronift hunn Salvér* (*l*).

2°. Rét é teſtat guet ur galon ambra-fet guet enn tan fantele à garanté unn Doué. Er Sacremant-cé é-zou hanhüet *ur Sacremant à garanté*, rac Jeſus Chr. é-hum ra demp énn-hou dré garanté, rét-

k. 1. Cor. 11. v. 29... l. 1. Cor. 11. v. 27...

é ennta, à guement m'ann-dé possible demp, reign dehou caranté aveit caranté.

3°. Rét é tostat guet ur fé leine à respect, rac à pé gommuniamp, ni receuë Jesus-Chrouist hunn Salvér ha hunn Doué. Cairret unn action! Pédamp ennta hunn Doué guet er vrassan devotion de bréparein ean-memp hunn halon d'er receuë, quentt ma teie d'unn visitein dré er Gommunion.

4°. Rét é tostat guet unn humilité parfait: rac pihuë-omp-ni éit tostat d'unn Doué à h'loére hac à vajesté? N'enndomp meit doar, peudre ha ludu, pénausf tostat d'unn Doué quer brasf ha quer puissant? N'unn-nesf éit partage meit misere ha peuranté, pénausf receuë unn Doué quer santele? Pénausf h'er receuë énn ur galon quer yeinn énn é haranté, quer brouilliet guet enn treu ag er bétt! Ah! ræson unn nesf quenttoh de lareet: Menn Doué, ne veritamp quet hou receu, mæsf laret ur guir, ha hui é preparou hunn halonneu.

5°. Rét é tostat guet er vrassan obligation de vadeleah enn Eutru Doué, rac openn er vatt enn desf bét groeit aveitomp, hac é ra hoah hemp cesse, ean é-ra ur miracle pamdiec., hac é guh tout

er splandér ag é h'loére, tout er vrastet ag é puissance ha majesté é dan enn apparance ag er bara, éit donnet de guemérr position à hunn halon ha de gonfortein hunn inean, &c.

6°. Rét é tostat guet unn hirreah santele : rac à pé ra demp enn inour de zesquennn beed-omp, péh unn desir, péh unn hirreah ; péh ur grét carantéuss é zeliéhemp-ni hunn bout de dostat d'unn Doué quer matt ! Laramp ennta guet er brassan desir : O menn Doué, hui zou unn Tart mat ha carantéuss, é-honn ér brassan chiff hac anquin, deit d'em honsolein : hui zou unn Doué crethue ha puissant, é-honn é bresélt guet me énemiss brassan ha hou ç'hani, deit d'em dihuenn : hui zou ur medecinour charitable, goleit-onn à oulieu, deit d'em guellat : hui zou me Salver, é-honn énn dangér à hum goll, deit d'em salvein. Hui zou oll joy me halon, me inean ne zezir meit-oh, *Deit, me Jesuss, ne tardet quet*, mé hou suppli, &c.

*Hui e gavou enn Acteu él Livre Pédenneu*, pag. 91.



# CHAPISTRE XVI.

## *Ag enn Œvreu-mat, hac ag er profit à hunn Poënieu.*

BOut ingorto à vout salvet hemp œvreu-mat, é-zou ur péhet à présomtion: n'enn dé quet hoah assess gobér er mat, ma n'er groer erhat. Requiss é ennta gobér œvreu-mat, ha requiss é hou gobér erhat.

Dré er Vadient é-homb bét laqueit énn Ilis éit doug fréh mat éit er vuhé éternel, é-dan boenn à gleuet unn dé, ar hunn housse, er Santance-menn ag enn Aviel, *Ur uenn ne zoug quet fréh mat, e vou trouhét ha taulet énn tan* (*m*). Hunn Salvér, enn ur bassein, e yass de glasque fréh enn ur figueézenn é uelass ar enn hénit; mæss el ne gavass nitra énn-hi meit deléyaue, ean e-rass dehi é valediction, ha quetteh hi e sehass (*n*); à pé yéhemp éhué derac Doué, ean e glasquou énn-amp enn œvreu-mat hac er profit unn bou tennet ag é graiceu; ma ne gave nitra, petra vou à hanamp? ha petra e gleüéhemp ni meit er Santance terrible-menn à béhani e-homp menacet? *Taulet*

*m* Math. 3. v. 10. *n* Math. 21. v. 19.

*er servitour inutil énn tihouéldét ag enn ihuernn, inoué vou dareu ha chouriquereah dént* (o). Petra é er servitour inutil, meit enn hani é dremené é vuhé hemp hum laquat é poene à obér œvreu mat?

Ret é ennta hum laquat à zevri d'obér er mat, ha d'er gobér erhat: rac n'enn dé quet assés gobér er mat, rét é h'er gobér erhat. El n'enn dess gueüeyat er bét ne lare ur ùéh bénac er ùérioné, n'enn dess éhüé fal zeine er bét ne ra guhavé mat; enn Turquèt, er Barbarèt, enn hugueoaudèt é ra guhavé œvreu mat; mæs, rac n'ou groantt quett el ma fautt, n'ou dess merite er-bét aveit enn Nean. Éit m'ao devou ennta enn obereu é ramp, merite derac Doué, aveit er vuhé éternele, deu dra zou necessére; er hétan ma veintt groeit ér stat à graice Doué, enn éile ma veiot groeit guet eno intantion de blégein dehou.

I. Hunn Salvér é ra demp d'antantt er ùirioné-zé à pé lare, *Mé zou ur ressinnen, ha hui er branqueu: enn hani é chom énn-an, ha mé énn-hou, henneh é zoug fréh hilleih, rac hemp onn ne eellet gobér nitra* (p). Durantt m'ano dé er branqueu staguet doh er chouche, intt é

o Math. 25. v. 30.... p Jean. 15. v. 5.

zoug fréh, mæſs' mar d'int, diſtaguet, ne zougant mui. *Gouëzein é-rant*, ha n'enn d'intt mat meit *d'enn tan*. El-cé, durantt ma chommehet ſtaguer doh Jeſus-Chr. dré el-liameu précius ag é graice hac ag é garanté, hui é-zougou ſtaoh éit-er vuhé éternele: mæſs quenttéh el ma hum ziſtaguehet doh t'ou dré ur péher marvel benac, ne rehet meit ſihein el ur brancq diſſoſquet doh ur uenn. *Dourne unn Doué n'enn de quet berreit, éit ne cellehai hou ſalvein, nac é ziſcoharnn n'enn d'intt quet deit de vout boüar, éit ne cellehai mui hou chelcüet*, emé er Prophete (*q*): *mæſs hou fallanté enn deſs groeit ur ſéparation itré hui ha hou Toué, hac hou péhedeu enn deſs groeit dehou cuhein é face-éit n'ou cheleuou mui.*

Mæſs, é laret-hui, ma n'unn neſs merite éit enn Nean durant ma homb ér ſtat à behet marvel, ne chervige de nitra demppédein, yune, rein enn alézon, &c. Ah! ne gueméret quet ur chonge el-cé: ſal-mui ma houeſs péhet, mui é teliet laquar poënn d'obér œvreu mat éit touchein calon unn Doué offanſett, rac mar hou groétr éir arreſte é golere hac éit tennein ar nah ur ſeele à druhé hac à

*q* Iſai. 59. v. 1.

visericorde, hui e eell receu er graiceu necessere éit hum denne ag er stat malhurus à-behet. Rac-cé e larai er Prophete Daniel d'er Roué Nabucodonosor gobér alezonneu brass éit arreste colere unn Dooé offanset (r).

II. Ret é gobér hunn œvreu mat à cause de Zoué ha guet enn dessein de blégein dehou. Éit quemencé bout zou deu dra de seellet ; de guétan, ret é ma vou mat enn action é-ret, *pé* ahoële ne faute quet ma vou contrele de Lezenn Doué ; arlerh, ret é ma hi groéhet à cause de Zoué ha ma hi rapporthet dehou : hemp quemantcé ne verite quet recompante.

*Buhé Mab deine* ar enn doar, éméenn deine santel Job (s), *é zou él déuéh ur gounidec.* Ur gounidec, enn dehai labouret durant enn dé é ti hou q'amezec, pé yéhai de noss de oulenn é zéuéh gueneoh, n'enn de guir, é larreoh dehou, M'ami, ne houess quet labouret éit onn, perac é fal-deob hui enn ou payein ? A pé vou éhuë paré hunn déuéh ér bét-menn, deláreet-é, à pé achüou hunn puhé, ni é yeîe derac Doué éit goulenn hunn recompanse, mar hunn-ness labouret éit-t'ou, de lareet-é, mar hunn-ness auffret dehou

r Dan. 4. v. 24. s Job. 14. v. 6.

hunn oll obereu, ne vanquou quet à hunn recompansein ; mæs ma n'unn-nesſ ean groeit, ne vou recompanſe vat er bét aveit-omp..

Me oüaire hilleih é ellou lareet nezé, Me-meſs labouret noſs ha dé éit gounit m'em biüance ha hani m'em bugalé : n'enn donn bét na fénéant, na pareſſuſs ; me-meſs travellet menn goüalh, me-meſs tremenet me oll buhé é poeno, é miſere, é peuranté : mæs Doué é reſcondou dehai, Ha hui é-houeſs auffret er poënnieu zé deign ? Ha hui é-houeſs intt anduret guet patiantét éit m'inourein ? Ha hui é houeſs biüet ha ſouffret aveit-onn, el ma meſs biüet ha ſouffret aveit-oh ; Ah ! menn Doué, é eelleint intt lareet, ne chongenn quet é quement-cé, n'em boai quin chonge ém poenn ha labour meit à viüein, à vaguein me zutt, à zeſſeaü mem bugalé, à zaſtume danné, à greſqueio me fratiqueu : ba lieſs hemp poenn enn é-meſs coleret dohme labour, hum glemmet à me ſeuranté, hum chagrinet guet me miſerieu, ha claſquet lieſs hum ſoulagein à nehai à ziar-gouſte me houſciance. Ha Doué é eellou laret dehai, N'ou ç'hanaüan quet... Pelleit doheign (*t*).

(*t*) Math. 25.

Me

Me oüaire hoah, billeib aral é eellou lareer: Me joy oüai monet d'enn Ilifieu, me-mefs tofteit liefs d'er Sacremanteu, me-mefs vifitet er-ré clan, me mefs reit enn alézon, me-mefs yunet, pédet, ha groeit penigenn, &c. Ha Doué e examinou nezé guet péh intantion enn-ou defs groeit quement-cé. Mar hou defs groeit eon œvreu-zé éit iooureio ha mêlein Doué, pé aveit bout feellet ha mêlet guet enn dutt: mar hou defs clafquet quenttoh hum goutantein éit coutantein Doué, &c. ha mar hou defs intt groeit dré accuftumance, rac ma houai ur mode honnefte gobér el-cé éit bout feellet, mêlet hac iftimet guet enn dutt, eao e larou dehai; Hui e houefs bét déjà hou recompanfe, rac dehai intt memp ha d'er béét é fallai d'er forte tutt-cé plégein, ha nonpafs de Zoué (*u*).

Enn dutt é hum trompe liefs guet enn apparance; mæfs Doué e feell enn dondet ag er galon, hac e ùele enn intantion, guet pehani é-rerr unn dra; hac e feell hoah quenttoh doh enn iotantion vat, éit doh enn dra é-rerr: rac-cé ur guéah intanüefs, pehani n'hi doai lacait énn um tronc meit deu zinner, e ouai bét

u Math. 6. v. 2.

mêlet guet hunn Salvér, quenttoh éit er-ré pimhùic, pére é laquai sommeu brass, rac ean é hanaüai hi intantion, hac hi é laquai abath oll er péh é ellai laquat (x). Enn disterran action mat groeit aveit Doué, ne chommou quet hemp bout re-companset.

Ni é eell memp gobér aveit gloére enn Eutru Doué hac auffrein dehou er péh memp n'enn dé na drouc na mat, hac é-zou commun itré omp hac el lonnet brutal, el daibrein, ivèet, cousquèet, querhèet, labourat, &c. Rac-cé é lare demp enn Apostol S. Paul (y): *Pé à pe zaibrehett, pé à pe ivehet, ne vernn petra é rehet, groeit oll éit gloére enn Eutru Doué.*

III. Pénaufs ennta é-ma rèt gobér éit ma unn bou merite énn unn oll poënieu ha labour ? Ret é ma unn bou énn unn oll poënieu ha labour unn intantion vat, gobér hunn oll obereu guet joy aveit Doué, guet ur grèt carantéuss de blégein dehou, ha guet er volanté d'obér el-cé pénigenn à hunn oll péhedeu.

1°. Déüéh ur H'crechenn impléet mat é vehai aveit-t'ou ur vamenn à pep sorte graiceu ha benediction, p'er groehai guet unn intantion vat : de-lareet-é, pé rehai

x Marc. 12. v. 42... y 1. Cor. 10. v. 31.

tout guet enn intantion d'obér volanté Doué, péhani enn dess ean laqueit ér stat-cé, pé souffrehai tout guet patiantét pé guemérehai é oll poënieu é grat hac à zourn enn Eutru Doué, péhani é permet ma arriüou quement-cé guet-t'ou, éit degasse chonge dehou é-ma er vuhé menn ur perhindèt triste ha poënius ha ne reposehemp meit énn Nean. Ah! péh ur merite enn dehai er guaih tutt à ziar er mézeu! Brasset unn nombre à nehai ó eellehai bout Seentt ha Santezet brass, pé garrehent chongeal ha gobér erhat quement-cé! N'enn dess quet stat ét bét rustoh na calettoh éit ou hani, na hani é péhani é vehai æssoh hum santifiein. *Groeit ennta oll aveit gloére enn Eutru Doué.*

2°. Ur H'crechenn é zeli labourat guet joy éit inourein Doué, é chervige péhani é-ma bamdé. Diboallées ennta à hum glem, à noëze hac à fachein, guet eune à fachein er ré-ral, à goll er merite ag é boenn, hac à zispligein de Zoué. Ean é zeli sehüel liess énn-dé é chonge hac é galon tremaha Doué, éit auffrein dehou er péh enn dess d'andure: liess é teli lareet, Jesuss enn-dess souffret éit-onn, me souffrou aveit-t'ou: calet é me foënieu, mæss meritet é mess int dré me féhedeu, &c.

3°. Ur H'crechenn é zeli quemér poënn à galon vat ha guet ur grêt caranteüs. É chervige Doué é-ma. Pénaufs quemér er boënn ag el labour éinep d'er galon, ha bout ataüe idan deulegat unn Doué, péhani unn guë'le éit hunn recompanfein mar groamp erhat ? Er chonge-zé à *Zoué present* é zouça er poënieu, é-ra nerh ha courage d'andure. Aveit Doué, aveit bunn inean, aveit er Baraoüifs é poëniamp, pihuë é refusou quemér poënn ?

4°. Ur H'crechenn é zeli auffrein de Zoué é boënieu, é pénigenn ag é péhedeu. Rac oll er péh é-ramp à vitin bét enn nofs, oll er péh é souffrap rustan ha calettan, é eell chervige demp éit gobér satisfaction de Justice enn Eutru Doué, éit tennein ar namp ur h'crescance à graice hac à secour, éit arriüe énn heurustét éternele, é espéramp.

IV. Ne chonget quet assés péh quer brafs profit é eellamp tennein à hunn œvreu-mat. Affayamp hanaüein lod à nehai. 1°. Oré unn action mat groeit ér stat à graice Doué, hac éit é b'loére, Doué é laqua énn unn halon ur graiceneüé, éit hunn santifiein davantage, hac à juste ma hoemp à-guent, ni é-za hoah de vout justoh : *Enn hani é-zou juste*,

émé unn Æle de S. Yahann (z), *déet hoah de vout justoh ; hac enn hani é zou santell, laquéet poéun de zonnet de vout hoah santelloh.*

2°. *Doué enn dess promettet ur gouronne* énn Nean *d'er ré er hare* (a), hac é laqua poénn d'obér œvreu mat éit ne hum gaveint quet hou deorn goulli à pézeie Doué d'unn jugein : rac pep unan é vou recompanset revé m'ann d'ou groeit. Er-ré eno-d'ou groeit mat, é yeïe d'er vuhé éternele (b).

3°. Dré enn œvreu-mat, openn ma payamp er boéno deliet d'unn péhedeu, ni é soulage hoah enn ineanneu ag er Purgatoëre, mar hou groamp énn hou intantion.

4°. Enn Ilis é-zou lodec énn oll œvreumat é-ramp, ha ni é zou éhüé lodec énn oll obereu santele é-rerr énn Ilis.

Ne faut quet chongeal é ma asseés gobér unn œvre-mat bénac guhavé, mæs ni é zeli bihüein énn ur fæçon ma cellehemp *plégein de Zoué é pep tra*, revé er péh é lare demp S. Paul (c) : pouizam erhat er honzeu-menn, *Plégein de Zoué é pep tra* ! Quement-cé é senesi é te-

---

z. Apoc. 22. v. 11... a Jac. 1. v. 12.
b Jean, 5. v. 29... c Col. 1. v. 10.

liamp laquat poën de blégein de Zoué, non pass hemp quein énn unn actioneu brass ha considerable, mæss hoah énn disteran obereu é ramp éit ma vou cavet énnamp *pep forte œvr. u-mat.* Laquamp énnta perpèt énn unn spéret pep sorte chongeu mat, queméramp é grat hunn oll trebilleu ha miserieu, soufframpguet joy enn oll poënieu é arriûou guenemp, classquamp perpèt hanaüein volanté Doué é pep tra hac énn unn hevér. *Ne vétt nitra é virou dohemp à bedein perpèt, ha ne cessamp quet à obér œvreu-mat bèd er marhuë, rac recompanse enn Eutru Doué é badou unn éternité (d).*

*Leinèt Livre e Pedenneu, p. 116.*

d Eccli. 18. v. 22.



## CHAPISTRE XVII.

### *Ag er Choéise ag ur stat à vuhé.*

Doué n'enn dess quet hunn laqueit ér bétt-menn éit monnet perpèt d'unn chonge, nac éit quemér ur stat revé hunn fantasie. Ean é règle pep-tra, hac enn dess règlet éhuë é péh stat é teliamp bout, el unn tat mat péhani é règle erhat é tiegueah hac é tutt; ne ra quet el labour calet de unan dister, nac ur béh ponnér

de unan n'enn dé quet capable d'enn doug. A gonsequance vrafs é ennta d'er-ré yoüanc ha libre goulenn fclerdér guet Doué, éit ma hanaüein de péh ftat é-mant galbuet guet Doué. Rac, hac é vehai güir lareet : pep ftat é-zou matt : neoah n'enn d'intt-quet mat éit pep-unan. Rac n'unnnefs quet oll er memp inclinationeu, er memp imurieu, nac er memp graiceu, hac unan é eellebai hum falvein énn ur ftat, é hum laqua énn dangér brafs à hum goll é quemér ur ftat de béhani ne oüai quet galhüet. Ret é ennta hum avifal erhat ha pédein, éit quemér ur ftat péhani é-vou revé volanté Doué, éit péhani enn-enn-defs preparet demp muyoh à graiceu, ha péhani é jauge mùihan doh-emp.

Er choïfe-zé, doh ma vou mat pé drouc, é-ra ordinairemant bonheur pé malheur map Deine éit ër vuhé hac éit enn éternité. Ret é ennta confiderein erhatt à-quentt, guet eune à hum drompein.

1°. Péh coutantemant é eell henn dout unan enn defs quemeret ur ftatt ne jeauge quet doh-t'ou ? Miferaplet é ean ! Perpèt é poënn, guet bihannoh à graiceu ! Perpèt idan er béh, guet bihannoh à fecour ! Perpèt croëzieu poonér hemp

courage d'ou doug! Perpèt obligationeu d'aquittein, éit péré n'enn defs quet goust! Perpèt éinep d'é galon, hac el-cé beed 'er marhue! Malhuruffet ur ftatt! Triftet ur vuhé! Quement-cé é drouble é fpéret, é chaire é galon, enn taule guhavé ér braffan chagrin, guhavé ér braffan colére, guhavé énn defefpoër beed er marhue.

2°. Pénaufs é eell unn deine gobér é falvedigueah ér ftat-cé? Scuéhein é-ra é derhel doh é boënn, hac à la fin éit claf-que hum confolein ean é-hum laufque de gouéh énn derangemant, é pep forte fal-lanté ha péhet. Diæffet é dehou gobér é falvedigueah énn ur ftat é péhani é-ma éinep d'é galon hac éinep de volanté Doué! El m'an défs hum daulet ér ftat-cé hemp chongeal, ean é reïe hilleih à fauteu n'enn devezé quet groeit énn ur ftatt aral, rac ag unn tu é ftatt ne jeauge quet d'oh-t'ou, rac-cé ean é gavou pep-tra perpèr diæze abarh; ag enn tu aral, ne oüai quet galhuet guet Doué éit er ftat-cé, rac-cé n'enn d'ou quet quement à graiceu éit h'er fecour; drè é faute henn dout hum ingaget el-cé hemp confultein eon Eutru Doué, na goulenn é volanté. N'enn dé à vazé ita hilleih ag enn de-fordreu hac ag er fcandal é arriüe er bétt;

Ne eeller lareet ag er sorte tutt-cé, er péh é larai er Prophete Isaï à berh Doué d'er Juivet ? Malheur deoh, *em'ean* (*e*), bugalé diseerterion, hui em abandonne éit quemér hou resolution hemp ne berzet me honsultein, hac éit commance unn affær hemp goutt hac ean zou me volanté : éit dastume péhet ar béhet, hui é ya hemp menn guir... Quement-cé vou éit oh ur méh hac ur malheur.

II. Enn hani é laqua énn é chonge de guemér ur stat, é zeli consideerein erhat é-ma é salvedigueah é enn affær à vrassan consequance enn desi d'obér ér bétt-menn, eellein é-rerr memp larret, n'enn desi affær meit honnéh, rac hi é tout, requis é dehou ennta hi gobér coustait é goustou. Éit quement-cé er gùir poéntt é hanaüein ha hèli volanté Doué enn é quevir. Éit goulenn ennta guet Doué er sclerder éit hanaüein é volanté enn unn affær quer brasi el honnéh, ean é zeli renonciein de guettan d'enn oll pennadeu, péré enn douguéhai de heli é santafi, d'enn oll fache ha drespét péré el laquehai de heli é sal imur ; d'er garanté rai-vrasi doh unan bénac ha d'enn inclination sal, péré é ouni er galon hac é zall er spéret ; d'enn

e Isai. 30. v. 1.

dougeance rai-vrass ag é querentt, péhani é rehai deboû seentein doh t'ai quenttoh éit doh Doué: d'enn oll hoantt ha desir de zastume danné, de vout inouret, péré el laquehai martezé d'ancohat é salvedigueah. Ean é zeli hoah dihoal doh enn oll santimanteu faufs é eellehai quemét hemp ræson éinep d'ur stat honnest benac. Oll é mant mat à pé gonduyant d'enn Nean.

Ean é zeli nezé hum zerhel, guèllan ma eellou, é presance énn Eutru Doué, hum acquittein er-hat ag é oll deverieu hac obligationeu, peellat doh enn troufs, el lorbage ha folleah ag er bétt, pédein liesfoh ha guet brassoh devotion, tostat d'er Sacremanteu, gobér ur bénigenn pamdiec bénac, yune mar dé possible, reign enn alézon mar dess moyant, cleüein enn Overenn, ha goulenn liels guet Doué er graice de hanaüein é volanté, hum recommandein éit quement-cè d'er Uériess gloriuss Vari, d'enn Ælètt Gardien, d'er Sant Patron, &c. Auffrein de Zoué enn oll poènieu dré enn intantion-zé; ha lareet liels avel S. Paul, *Menn Doué, petra é fal deoh é reign mé*, éit accomplissein hou volanté santele (*f*)? Péavel

*f* Act. 9. v. 6.

Samüel, Conzet menn Doué, rac hou servitour é chelèüe (*g*). Pé avel er Roué santel David, Menn Doué, *discoeit-teign enn hentt é zelian quemér, hac ansaignet-teign er route doh péhani é telian derhel.* (*h*) Menn Doué, *discoeit-teign enn hentt dré béhani é telian querhèt*, &c. (*i*)

Rèt é dihoal, drèss pep-tra, à gomance dré enn debauche, libertinage ha fallanté, el ma arriüe liess. Enn hani é commance dré er péhet, n'enn dess quet liess fin vat. N'enn dé ag er sorte-zé é conze enn Eütru Doué ér Scriture santele? *Int em pédou*, em'ean (*k*), *ha n'ou chelèüein quet : int em helasquou à commence, ha n'em haveint quet, rac n'ou dess quet perzèt quemér reglamant mat er bét, na dougeance Doué n'enn de quet bèt énnhai*, &c.

III. Quent gobér hou choise, seellet é pèd stat é eellet antréein : pé chom hemp diméein, pé diméein : seellet nezé er vacationeu à pep stat. Hum laqueitt é balance itré d'ai ol, pé el né hum zouguéheoh de hanni à nebai mùi aveit d'enn aral, nezé aveit hanaüein güel volanté Doué, examinet, 1°. Petra é lare deoh hou calon pé aveit, pé éinep de pep hani

*g* 1. Reg. 3. v. 10... *h* Ps. 24. v. 5... *i* Ps. 142. v. 8... *k* Prov. 1. v. 28.

ag enn eu stat-zé. Seellet erhat de petra é aubligeant, péh dangérieu, péh diæsemant ha péh æsemant é zou é pep hani, &c.

2° Hui examinou hoah péré û hou oüellan ha'hou fallan imurieu, dispositioneu hac inclinationeu. Hui é feellou de betra é-ma mat hou spéret, hou ç'imur, hou houant, hou tezir, de petra é hoh mat, de petra n'enn doh quet, de betra eno é-hum zouguet muihan revé Doué.

3°. Gouleonet gueneoh hui memp petra é larehenn mé d'unn aral ar-guementmenn? Énn ære ag er marhuë petra é garrehenn mé hemp bout groeit? É péh stat à vuhé é vebai er güellan gueneign merhuel? Péhani vou er güellan deign é Jugemaot menn Doué? Er marhuë hac er Jugemant é-zou deu Vaiſtre mat, hac é gondui dré enn hentt sur, er-té é gare hou honsultein ha hou cheleüet.

IV. Openn ėit ne hum drompeher quet hoah, goulennet é course avis ur Hovesour mat hac habil. Discleriet reih ha splan dehou er péh é lake deoh hou spéret, hou chonge, hou calon, hou ç'imur. Hum recommandet d'é bédenneu ėit hanaüein volanté Doué, ha hui é feentou doh er péh é larou deoh, hac é guemérou neze'a volanté vat ha guet courage

er

er ſtat à vuhé é péhani é teziret bihuein ſantelemant, ha marhùel é graice ha carenté Doué.

1°. Ne faut quet crédein é vou énn ur ùéh na dihuë é hanaùehet é péh ſtat é-hoh galhùet guet Doué : ur blai na deu n'enn d'inrr quet guhavé aſſels éit quement-cé ; conſultet hou Coveſour, ha heliet é aviſs.

2°. Er vugalé ne zeliant jamæſs laquat hou chonge ferme nac hum ingagein énn ur ſtat, hemp conſantemant juſte ha ræſonable er-ré de beré é teliaot aboéiſſance.

3°. Eno Tadeu ha mameu ne zeliant jamæſs contraign hou bugalé de guemér ur ſtat énn dreſpet debai, abuſein à hou autorité vehai quement-cé. Ag er ſorteæé é eelleher lareet :

Mam aſſoluſs, crùel à Datt,
É figur hou ç'autoriré.
Hui é zou ſcùir hou pugalé,
Mæſs noo paſs er væſtre à hou ſtatt.

Ræſonable é hou cheleùéet ;
Deoh é reign aviſs mar dehai,
Diſcoein er ſtat é jauge doh-t'ai :
Conſeillet, mæſs ne forcet quet.

i

# PÉDENN

*Eit goulenn er graice d'obér ur Choise mat.*

DOué oll-puissant ha misericordiusſ, hui é houeſs me h'crouéet doh hou limage ha reſſemblance eit hou ç'hanaüein, carein, chervigein, hae éit ma hum salvein. Honnéh é me hétan obligation, groeit n'hi ancohein jamæſs. Rac petra é chervigeou deign bout bèt henruſs ér bètt, mar donn malhuruſs éit unn Eternité ? Anſaignet-teign, menn Doué, petra é-mèſs d'obér éit gounit er Vuhé éternéle. Ne ouzan péh route quemér : menn Doué, diſcoéit-teign enn hentt güellan, reitt sclerdér d'em ſpéret éit m'ann-hanaüein, guet eune ne guemérehenn unan forh æſe, cair ha ſur énn apparance hac à gommance, mæſs ér fin à béhani é cavehenn martezé menn dannation. Ne zougean quet enn boënn, ne claſcan quet enn danné ag er bétt, ne ſeellan quet doh enn æſemant ag er vuhé, ne zeziran meit hou cloêre ha me ſalvedigueah. Petra é oulennet-hui à hanan, menn Doué ? Petra é zelian-mé gobér ? Hou volanté é zeziran gobér, ha non paſs me hani, mé hum laqua itré hou teornn, conzet doh me halon, reit dem ſpéret hé hanaüein, preſt-onn de ſeentein, menn

é-heign-mé? Ordreionet et péh é garrehet, ha teit-teign er graice d'obér et péh é gommandet, prest-oon d'aboéissein guet grèt ha caranté, ha guet eune ém Jugemant ne gleüehenn et tebteiche terriblemant éinep-teign, *Me-méss hou calhüet, ha ne houéss quet perzet me cheleüett* à vermenn é teziran gobér er péh é garrehenn oezé m'em-bout groeit. Ne cheleüan quet et bétt, ne cheleüan, menn Doué, meit hou pouéh ha hani me Hovesout, pehani é-houess teit-teign éit me hondui énn affær-zé à consequanse vtass aveit-onn. *Énn-ah é esperan, ne veign quet trompèt... Amen.*



## CHAPISTRE XVIII.

*Ag er ré ne véennant quet dimêein.*

AG er ré é chom ér bétt hemp diméein bout-zou deu sorte; lod é chom el-cé dré choise hac exprès: lod atal, rac n'enn de quet possible dehai quemérr ur stat aral, pé à cause d'ur hclinhüet, pé à cause d'unn occasion benac aral. Secour enn Eutru Doué ne vanquou quet dehai mar carant, éit hum salvein énn ur stat pehani n'enn de quet à hou choise. Int é zeli drèss pep tra resistein guet coutage doh et chagrin é eel-

lehai ér stat-cé reign dehai, hac hou dout liésſ recour doh Doué éit hum conservein pur à speret, à gorf hac à galon.

Er-ré é chom expréſs hemp diméein, é zeli examinein péh ræson ou deſs de chom el-cé, petra zou cause dehai de choise er stat-cé, ha pénauſs é-ma hou chonge bihùein enn-hou: rac mar chomant el-cé guet enn eune hemp quein ag er boënn, ag enn ambarass: pé guet enn desir de vout ataüe libre ha dilouy éit hum abandonein de pep sorte infamité méhuſs, de pep sorte fauſs plégeadurieu ha fal divertissementeu ag er bétt, é-ma ur merche sclair é-mant trompet guet er goal spéret, ha hou choise n'enn de quet mat, na revé Doué, rac hou intantion é zou fal.

Mæſs mar quemérant er stat-cé expréſs éit bout liproh ha dilouyoh de chervige Doué, éit ne chongeint meit à blégein de Zoué hac à óbér hou salvedigueah, hou intantion é-zou mat ha fanrele, hac é gondui surroh d'enn heurusſtét ag enn Éternité. Ne zelier quet neoah choise er stat-cé énn ur momant berr à zevotion, na dré ur pennat dreſpet bénac, rét é consultein Doué hac ur Hovesour mat quentt h'er hemér, rac dangéruſs braſs é éit er-ré n'ena d'intt quet galbùet dehou.

Mar credet é-hob choiset guet Doué éit chom el cé, ha ma hum zoug hou calon de guement-cé guet unn intantion vat, chonget erbat péh quer brafs é er stat-cé, ha peguement é plége de Zoué quenttoh éit er stat à Briedereah : rac-cé é lare enn Apostol S. Paul (*l*), Enn hani é zimé é ra erhat, mæs enn hani ne zimé quet, é ra hoah guel. Hac *enn hani é-vou hardéh assess aveit lareet é-ma guel er stat à Briedereah éit er stat à Burettt...* e-zou excommuniet dré enn Ilis (*m*). Mæss, émé hunn Salvér (*n*), *Enn oll n'ou dess quet er hourage de chom el-cé, mæss hemp quein er-ré de béré Doué é-ra er graice-cé.* Istimet ennta er stat-cé, ha groeit dré hou puhé santele ma vehait istimet énn-hou. Mar dé inourable aveit oh dérac Doué ha dérac enn dutt à squentt-vat, groeit inour dehou dré ur gùir devotion, ha dré er vertuyeu é zou rét pratiquein éit hum conservein enn hou.

1°. Rét-é bout pur à galon, à corf hac à spéret ; hac éit quement-cé pellat guet er braffan sourci doh pep sorte occasion ha dangér à eouci er buretét, pé dré chonge, pé dré gonze, dré zezir,

*l* 1. Cor. 7. v. 38... *m* 1. Seff. 24. c. 10.
*n* Math. 19. v. 12.

pé dré action : renonciein d'er folleah ag er bétt, d'amoédage enn dutt infam, de voufonnereah er-ré digampenn, d'attahinage er-ré fot, de vourdeu loufs er-ré impudicq, ha resiftein guet courage doh tantationeu er goal-fpéret.

2°. Èit confervein er buretèt, rét-é deoh pratiquein enn humilité. Unan ne ya quet hemp en aral. Ne zeliet ennta hum lorifiein jamæfs à nitra, na chongeal jamæfs é hoh guèl hilleih èit er-ré-ral, nac hum fiein jamæfs ar hou nerh ha courage èit refiftein doh pep occafion : mæfs hum humiliet perpét; ne laquéet hou confiance meit é Doué, ne véoh ingorto à hum confervein meit dré er fecour ag é graice. Pédet-ean liéfs. *Leinet er Chap.* 1. *ag enn éile Poënt*, p. 188.

3°. Douget tantationeu er goal fpéret, ha refiftet guet courage: difprifet fal conzeu er bétt, fouffret tout guet patiantet, pardonnet tout à galon, fécouret enn oll guet caranté, hum aquittet à hou vacation guet fidélité, aboéiffet guet humilité, refcondet d'enn drouc guet doufter ; ėit plégein de Zoué, hac éit ne ziſplégéhet de hanni, hum h'roeit doh enn oll, mæfs jamæfs doh er péhet. N'ancohet quet é touguet unn trefor préciufs

énn ur horf fragil, hac à zoar, émé S. Paul (o).

*Leinet enn achemant ag er Chap. XV. ag er Poëntt quettan, p. 98.*

o 2. Cor. 4. v. 7.

## CHAPISTRE XIX.

### *Dever er Priédeu enn éile é quevér éguilé.*

ER stat à Briédereah e-zou santel, rac Enn Eutru Doué enn-desf ean institue ér hommancemant ag er bétt, ha Jesuss-Chrouist enn-desf eanlaqueit de vout ur Sacremant, pehani é sanrefi enn alliance légitime étré enn deine hac er vouéss, é-ra dehai er graice de vihûein santelemant ér stat cé, ha de zessüe hou bugalé revé el Lezenn à Grecheneah.

1°. Er Priédeu é zeli hum garein. Ur Priet, émé S. Paul (p), é zeli carein é Vouéss, el pé vehai ean memp vehai; rac n'enn d'intt mui *meit unan*, hac *ean é zeli qüittat Tat ha Mam éit derhel doh-t'hi* (q). Neoah er garanté-zé ne zeli quet bout ur garanté hemp quein revé er horf hac er bétt: n'enn dé quet assess desirein

p Eph. 5. v. 28... q Gen. 2. v. 23.

dehi yéhett, vaillantiss, léhuéné, danné hac inour ér bétt-menn; bihanoh hoah hi harein à causse d'er blégeadur infam: mæss ean é-zelt hi harein revé Doué, à causse de Zoué, ha d'er Baraoüiss de béhañé teliant hou deu hum secour de mônet. Ean é-zeli ennta hi harein el unan enn dess reit Doué dehou éit bihùein erhat ansamble énn ur gompagnoneah santel, el unan é zeli cresquein guet t'ou enn nombre à serviterion fidel enn Eutru Doué dré er vugalé ou d'ou, hac é zesqueint de vihùein revé el Lezenn à Grechenneah, éit ma eelleint oll ansamble mêlein enn Eutru Doué énn Nean durant unn Eternité.

Ur Priet ne zeli quet ennta carein na quemér ur Vouéss éit hum goutantein el ul lonn brutal, ha guhavé hoah goah, rac el lonnet n'ou dess quet à ræson, hac ean é zeli henn doutt. *Er goal spéret enndess bili ar er sorte tutt-cé*, émé enn Arh-Ælé Raphaël (*r*): ha rac cé Sara Merh Raguel enn doai bet seih Priet lerh-ohlerh, hac er goal-spéret enn doai int lahet oll enn noss quetian (*s*), rac ne ouai quet Doué énn hou halon, mæss enn desir infame ha criminel, hac enn hoant de hum

*r* Tob. 6. v. 17... *s* ibid.

goutantein. Ur Priet Chrechenm é zeli henn dout er santimanteu enn doai Mab Tobi, *Ni zou bugalé tutt santel*, em'ean, (*t*) *ne zeliamp quet diméein el er-ré ne hanaüant quet Doué...* Hui e ouair, ô menn Doué, em'ean, ne mesa quet quemeret... ur Vouéss éit coutantein me sal inclination, mæs guet enn intantion d'em bout ul leigné péré ou mêlou de verhuiquein jamæs (*u*). Malheur ennta d'er Priédeu peré e hum gomporte el lonnet infam énn dever-zé.

Er garanté zé e zeli bout revé Doué, ha dihoal à offancein Doué aveit plégein dehi. Adam éit plégein de Æve, e ziaboéissass de Zoué, hac e dennass ar-nehou hac ar-namp er malhurieu brassan: Salomoo e-zou unn example terrible à quement-cé hoah. Allass! istroh éit ur Priet éhué e zisplige de Zoué éit plégein d'ur Vouéss, hac e seente doh-t'hi quenttoh éir doh er rebteiche ag é honsciance.

2°. Ur Priet e-zeli éhué inourein ha respectein é Vouéss. *Hui Priét*, émé S. Pierre (*x*), *bihuet erhat é compagnoneah hou Mouéss, ha chonget é-ma fragil, groeit inour dehi*, respectet-hi. Petra e-vou enota laret ag ur Priet ruste ha calet,

---

t Tob. 8. v. 5.... u v. 9.... x 1. Pet. 3. v. 7.

pehaoi enn-defs bihannoh à respect éit é Vouéss éit n'enn dehai aveit eon disterran matéh ? Ag ur Priet pronte ha brutal, péhani ne conze meit dré douyereah, n'avertiss meit dré anjulieu, ne hum glem meit dré valedictioneu, ha ne hum goutante meit bét que n'eon dou digarguet er nehi er brutalian tauleu ? Ag ur Priet ivraigne, é ziſpign tout hac e-ra hoah goel amzér ! Ag ur Priet ahurtet, guet péhani n'enn-defs quet ur gonze vat ? Ag ur Priet avaricius, péhani e-refuss enn necesserran soulagemant ha debi ha d'é vugalé !

Ur Priet Grechenn é zeli carein é Vouéss à balamor de Zoué : mar hi defs defauteu, ean é zeli hi avertissein guet amitié : mar dé pronte ha digampenn, ean é zeli hi souffrein guet douster : mar da ha fari, ean é zeli hi degasse éon hentt mat dré gair : ma ne eell hi gouni, ean é zeli andure guet patiantét ha pédein avoit-t'hi. Enn douster hac er Bédenn é ouni mui éit ann anjulieu ha tauleu. Hac é vehai hi malhurufs assess éir disprisein é gonzeu mat, hac eit refcond dehou guet effronterie, neoah mar laqua poëon d'hi hemér revé hi imur ha guet carantè, ean é gouniou. Avel ur Vouéss é ouniou hi Frier, mar laqua poënn de hum obér er-

hat doh-t'ou. Sant Pierre e lare guement-cé (*y*).

3°. Ur Priet Grechenn e zeli bihuein é compagnoneah e Vouess guet pep sorte inour hac honnestiss. *Hui e-ouaire er Gourhemeneu e-mess reit deoh à bérh Jesuss Chr.* émé S. Paul (*z*), *volante Doué é ma vehét santell, ha ma hum virehet doh pep sorte infamité, ma ouyéhet hum comportein vis-à vis d'ou Mouess guet honnestiss, santeleah ha respect, ha non pass guet unn inclination disordre.* N'enn doh quet ansamble éit bihùein d'ou fantasi, na tout n'enn dé quet permettet deoh. Hui e eell hum zanneio ansamble : douget, enn dangér zou brass : *rac Doué n'enn dess quet hou calhuet éit bihùein é paillardiah, mæss é santeleah* (*a*) .. Me ouaire, *é-ré e guemér er Priedereah énn ur fæçon ma laquant Doué ér mæze à hou halon hac à hou speret, ha ne chongeant meit à hum gouttanttein el lonnét brutal, péré n'ou déss quet à ræson* (*b*), e reie goab ag er péh e laran, mæss ne conzan meit arlerh er Scriture santele, *hac er-ré e zisprise er honzeu-menn, n'enn de quet unn deine e zissprisant, mæss Doué*, émé S. Paul (*c*).

4°. Ur Vouéss e zeli aboéissein d'ur

*y* 1. Pet. 3. v. 1... *z* 1. Thess. 3.... *a* ibid. v. 7. *b* Tob. 6. v. 17... *c* 1. Thess. 4. v. 8.

Priet oll er péh n'enn de quet éinep de volaoté Doué. Ean e zeli hi harein, hac hi e zeli *seentein doh-t'ou, el doh er Maistre ha doh er penn*, émé S. Paul, (*d*)... *rac hi er goumiou*, émé S. Pierre (*e*), *dré hi buhé vat, à pé zeie dehou seellet enn dougeance caranteüss é-dess éit-t'ou, hac er vuhé vat ha santel e gondui*. El-cé é ouniass santess Monique hi Friet Patrice, ha S. Augustenn hi Mab. Hilleih aral enn-dess bét er memp bonheur. Rac cé é-lare S. Paul: *Hui Mouéss, pénaus é ouzah-hui ne gonvertissehet quet hou Priet*, mar laquéet poénn de hum obér revé Doué doh é imur? *Ha hui Priet, pénaus é ouzah-hui ne gonvertissehet quet hou Mouéss*, mar caret hum gomportein el ma teliet énn é hevir (*f*)?

5°. Er Priedeu e-zeli bout fidele eno éile d'éguilé, hemp jamæss hum quittat dré fantasi, colére, pé pennad. *Eit erré e-zou dimiet, Doué é, ha non pass mé, e commande dehai*, émé S. Paul (*g*), *er Vouéss ne zeli quet quittat hi Friet... Réentt enn éile d'éguilé er peh zou deliet; meit hac int e cousantehai hum basseïn aveit unn amzér éit bout liproh de bédein Doué (h)*. Ne zeliant jamæss laquat hou chonge guet

*d* Eph. 5. v. 22.... *e* 1. Petr. 3. v. 2... *f* 1. Cor. 7. v. 16... *g* 1. Cor. 7. v. 10... *h* ibid. v. 5.

hanni

banni aral. Rac mar dé ordreinnet d'er Priédeu bout itré d'ai *inourabl hac honnest é pep tra*, terriplet é *vou condannet guet Doué*, er ré vou malhurusf assess *éit hum lezel guet ré-ral* (*i*).

6°. Int é-zeli gobér hou fossible éit laquat ha confervein perpet er péah hac enn amitié itré d'ai. Rac unn tantation dangerusf brasf é aveit-t'ai, à pé zantt de hum guemér é cass. Enn tieguéah é-ya pep éile-penn, er vugalé é zou abandonnet hemp ansaignemant ha scandaliset, enn anjulieu, er holere, enn touyereah é-za, int é-hum zanne hac é zanne hou bugalé guet-t'ai. Ur Priet é zeli boute patiant assess éit souffrein guet ur Vouéss, hac ur Vouéss é zeli bout douce assess éit souffrein guet ur Priet. *Hum supportet enn eile hac éguilé*, émé S. Paul. (*k*), *hac ell-cé hui accomplissou Lezenn Jesus-Chroust.* Enn ur guir, mar sal deoh bihuein santelemant ér stat à Briedereah, quemérét aveit scùir Tatt ha Mam S. Yahan er Badéour. *Hou deu é hoéntt justt d rac Doué*, émé S. Lucasf (*l*), *fidèle oénit de heli é Ourhemeneu ha de feentein oll doh er péh é ordreinné, hemp brut*; ne oüai nitra meit mat de lareet à hou buhé. *El cé revou groeit.*

*i* Heb. 13. v. 4. *k* Gal. 6. v. 2. *l* Luc. 1. v. 6.

## CHAPISTRE XX.

*Obligation unn Tat hac ur Vam é quevir hou Bugalé.*

NE larein quet calz ar bep tra : dehai vou consultein hou Hovésour. Unn Tatt hac ur Vam é zeli hou dout soin à hou bugalé revé ma ou-dess ur horf ha ma ou-dess unn inean.

### ARTICLE I.

*Revé er Horf.*

1°. MIret à gonceüein ha sahein é-zou er memp tra, émé S. Augustenn. Enn éune à henn, doutt rai à vugalé, pé à gonceüein rai prompte dré er méh diræsonnable ag enn dutt, é zou cause guhavé de béhedeu péré enn dels taullet Onan hac hilleih aral énn Ihuern, rac quement-cé é-zou *unn dra abominable derac Doué (m)* : à guement ce é ma hoah cabluss hilleih à dutt miserable, péré é sal dehai derhel doh hou fallanté hemp coll hou inour.

2°. Ur Vouéss seiss é zeli hum gonservein er-hat, guet eune à vout multreress

m Gen. 38. v. 9.

d'enn hani é zoug, ha martézé dehi memp, dré ur reforcereah, ur molliah bénac, dré er horol, dré ur holére brass, pé unn ivraignereah beoac, dré prontitude ur Priet rusle ha calet, pé fantasi brutal ur Priet infam, dré ur béh ponnér bénac, pé dré ur véchir ne jauge quet doh er stat é péhani é-ma. Quasi hanni n'enn de gouah ag ul labour reglet, hac hilleih, é ouzan, é zou bét gouah ag ur véchér é gaverr forh douce, el mé-ma niein guet ur rode, ha houah dangerussoh dibune *pé* pellennein næd. Er Vedecinerion habil el-larr.

3°. A p'enn dé arriüe eo termenn, oe faute quet, guet méh, manquein à oulenn secour é courſe, ha clasque unan habil. Enn eune ne goustehai rai, é-ra ma hum laquant guhavé itré deorn er guettan cavet, ha liess enn achémant é vai forh triste. Bout-zou mar à unan malhurusſ assess éit hum vantein à outt toutt, hac el cè é laqua énn dangér brasſ buhé hac inean er vam, buhé hac inean ur h'croaidur; hac éit hi doutt unn draicbénac é üerh hi memp hi inean, dré ma hum vêl ha ma hum vante ag er péh ne oüaire quet. Int zeli dré charité hum secour énn occasion el-cé, ne zeliant quet refuse assistein, mæss ne zeliant quet,

aveit gounit, hum reign de vout habilloh éit n'enn d'int : er-ré habillan é-hum gave ambarassét liess. Hanni ne zeli hum veellein à guement-cé hemp congé enn Eutru Person ag er Barréze, revé Ordreinnanceu enn Escopti à Uénet (n). Péed Mam blessét ? Peed Crnaidur mahaignet ? Peed laher dré oël er sorte merhet misérable-zé ?

4°. Goudé m'ann dé gannet ur h'croaidur, ne zelier quet tardein à obér h'er badéein ; bihannoh hoah é telier h'er hasse ag enn Ilis d'enn davarn.

5°. Ne faut quet h'el laquat énn dangér à h'er mouguein, ér gulé, nac h'el lezél é huénan éan dangér à vout sleiget ér place guet ul lonn infam bénac, nac h'el lezél é soin bugalé disterr aral, péré el lausque de goüéh, hac é zou cause liess pé ma varhuë, pé ma vé estropiet, &c.

II. Unn Tatt hac ur Vam é zou obliget de vaguein hou Bugalé. Me oüaire éma rét bout crüelloh ha dinaturroh éit ul lionn éit refuse hou bihüance d'er vugalé : neoah mar à unan é vanque de guement-cé hemp ne berzánt cheleüet er rebreiche à hou honsciance nac enn touche à hou halon.

1°. Er-ré paressuss, *péré é chom hou*

(n) Tit. viii. Art. iv.

divréh croiset guet-t'ai (o), ne hum fourciant na ne hum laquant é poenn à nitra. Pé ne vehai meit er-ré pareffufscé é fouffrehai, int er merite affefs dré hou lezidanter, mæfs er péh e-zou triftoh ha chiffufoh, int ou-defs guhavé nombre à vugalé, péré e fleige ur vuhé trifte hac e languiffe ér vraffan peurantć. Int ou guél, int ou h'cleue doh humglém, mæfs hou halon ne dinnerra quet, ne hum boenniant quet davantage, ne guemérant quet muyoh à fourci éit hou zennein à vifere. Couéh e-rant-à-lafin, chairrein e-ra hou halon, merhuel e-rant. *Ma ne houéfs int maguet, hui e-houefs int lahet*, émé S. Ambroife.

2°. Er-ré Ivraigne, Difpignerion ha Hoarieryon. Er-ré n'ou defs quein chonge meit à garguein hou horf; péré e laqua énn un dé chervat, er péh é vehai capable de vaguein hou hugalé durant ur fuhunn. Rét é dehai quiviniein, duein guet enn nanne, harneuet guet enn tuemdér d'enn-han, criffet guet enn anéouér d'er goyant : rét é dehai paffein hou nanne doh hum glêm hou demante, ha torrein hou féhet guet hou dareu, durant m'ann-dé hou Mam pé hou Zat

(o) Prov. 19. v. 24.

e quémét e gorvat el ul lonne brutal; pé el ur possedet e coll é argant énn hoari. *Ur Mechurour ivraigne ne vou jamæss pinhuic (p).... Er Paillardiah, er Guin hac enn Ivraignereah e-lam er galon,* émé er Prophete (q).

3°. Er-ré ne glasquant meit coutantein hou gouste, hum oalhein hemp hum sourciein à hou bugalé. Bout-zou, me ouaire, hac e lam enn tam à hou beec éit her reign dehai; mæss bout-zou éhué hac e dro cain d'ou bugalé éit daibrein er péh e-ra vat d'ou halon, péré é lausque hou bugalé éan abandon, éit monnet à di de di de turantal ur prét bouédmat, péré ou lausque de séhein énnhou h'clinhuedeu hemp reign soulagemant na clasque secour er bét dehai. Int ou lausque el pé ne vehai quet dehai vehent (r).

4°. Er ré é zimée unn éile guéh é abandonne liess-mat er-té guettan aveit er-ré dehuehan. Ar er-ré-zé é chouéh tout er béh, dehai é oll el labour callettan, dangeruffan, er soulagemant bihannan, er gusquemant peurran. Hou diméein e-rerr, prontan ma éeller éit bout digargue à nehai, pé hou goüarn

p Eccli. 19. v. 1. q Osée 4. v. 11. r Job. 39.

e terr d'unn double alliance, de béhani ne hum zougant quet, &c.

III. Rét é hoah dougein unn tantation aral, à bêhani enn e hum chervige er goël spéret cit trompein ha coll hileih à dutt ; rac ul-lod brass, é sigur enn ou dess bugalé de vaguein, de zesfauë ha d'avance, e goueh ér péhet à avarice ha guet *enn hoant disordre de zastume danné, de tolpein madeu* (t) ne quemérant quet quasi enn oar de bédein Doué de nois na de vitin, ne oarnant na Sule na Gouile el ma faute, ne dostant d'er Sacremanteu meit glouéhuan ma eellant, é sigur enn ou dess ambarass brass ; perpet énn desir d'ou doutt, ne quemérant discueh er bét, ne rant reposs er bét d'ou zutt, ret é ma ou d'ou danné, ne vernn pénaus. Quent-pel é-ta enn trompereah ha finesse à ziar gouste er goosciance, hac é-ter devout calet doh er peure. *Ah! dihoallet doh quement-cé,* émé S. Paul (u), *heliet perpet er péh zou juste, enn devotion, er Fé, er Charité, er Batiantét hac enn Douster.* De berra é chervigeou deoh er péh e zastumet, mar hum gollet doh ou dastume ? Martezé é chervigeou hou tanné de

---

t 1. Tim. 6. v. 9... u 1. Tim. 6. v. 11...

gol hou bugalé, goudé ma hou p'ou hum gollet à cause dehai. Mar dintt sal, intt ou dou perpet rai : mar hou defs dougeance Doué, intt ou d'ou perpet affefs. Cheleuet er péh e larai enn deine santel Tobi d'é Vab.

» Mem Mab, em'ean (x), cheleuet er » péh é laran deoh, hac laqueit int dona » énn hou calon : A p'enn d'ou Doué re» ceuet me inean, interret me horf; inou» ret ha respectet ou Mam durant ma vi» huou, rac hui e zeli hou poutt chonge » peguement é defs souffret hac é ped dan» gér é-ma bét durant ma hoai doh hou » toug. A pé vou marhuë, interret-hi é» tal on. Hou pett Doué énn hou chonge » quement dé vou énn hou puhé, ha di» hoallet à cousantein jamæfs de béhet er » bét, hac à vanquein de Ourheméneu » hunn Doué. Reit enn alézon ag er péh » e houefs ha ne zistroëet quet hou face » à ziar peure er bét, ha Doué ne zis» troëi quet é face à ziar-nah. Beah cha» ritable ér fæçon ma eellehet. Mar é» houefs hilleih à zanné, reit hilleih à » alæzon; ma ne houefs calz, nancohet » quet à reign ag er pehicq e-houefs, ha » groeit quement-cé à greifs hou calon :

(x) Tob. 4.

» rac el-cé hui é zaftumou unn trefor hac
» ur recompanse brafs éit enn dé à necef-
» fité, rac enn aléxon é zelivre à bep pé-
» het hac er marhuë, ha ne laufquou
» quet unn inean de gouéh énn tihoueldèt
» ag énn Ihuern. Dihoallet, me Mab ca-
» rantéufs, doh pep forte loufterie à bail-
» lardiah, ne laufquet quet er gloére de
» ounit hou fpéret na hou conzeu. A p'enn
» d'ou unan benac, labnuret éit oh,
» payet ean quentteh, n'el laufquet quet
» de ortofs beed enn trenofs. Dihoallet à
» obér jamæfs d'er réral er péh ne gar-
» reheoh quet é vehai groeit deoh: Gou-
» lennet perpet confeil guet unn deine
» parfaitt hac avifet mat. Mêlet Doué é
» pep amzér, pédet ean d'ou condui per-
» pet dré enn hent mat, ne zouget quet,
» me Mab, gùir-é, é hompp peure, mæfs
» ni unn bou hilleih à zanné, mar hunn-
» nefs dougeance Doué, mar hum vîramp
» doh pep forte péhet, ha mar groamp
» œvreu mat».

IV. Unn Tatt hac ur Vam é zeli hoah reign d'ou bugalé ur gufquemant honneft revé hou ftat ha hou moyant; mæfs non pafs aveit bragal ha diffædein, aveit hou laquat d'ou doutt vanité, nac aveit hou dout gloêre guet-t'ai, &c.

1°. Lod ou gufque rai dré vanité,

lod aral n'ou gusquant quet affefs dré avarice. Enn éile hac éguilé é-zou de zihoal, rac enn éile hac éguilé é eell coll er vugalé ha hou zutt.

2°. Int é zeli gobér dehai pleguein é courfe, hou desquein de boënieïn ha de ounid hou boued, hemp hou harguein à labour à commance, ha hou laquat de goll hou nerh : mæfs hou accourfe de quémére fourci de hum zethel chuget, ha de garein er boënn.

3°. Obliget-int de feellet de peh ftat é mant galhùet, int é zeli hou éprouvein, mæfs non pafs hou forcein. Ne faut quet hou lezel perpet de monnet d'ou fantafi, mæfs ne faur quet éhüé hou hontraignein de monnet éinep d'ou volanté. Ne faut quet hou haffe rai-abrèt, ne faut quet éhüé gortofs rai-zeüéhat, rac é clafque ur ftat de hum fantifiein quenttoh éit ulleh cair de vihüein, ha feellet doh enn dutt vat ha fantel, quenttoh éit doh enn danné. *Unn Tatt hac ur Vam é eell reign ti ha danné d'ou bugalé*, émé er Scriture fantele (y), mæfs *de Zoué é reign dehai ur parti* guet péhani é eelleint hum falvein.

4°. Unn Tatt hac ur Vam ne zeliant quet reign de unan à hou bugalé à ziar

(y) Prov. 19. v. 14.

gouste unn aral, na carein unan mui aveit enn aal. Doué enn-dess int reit oll dehai, hac oll é teliant bout de Zoué. Er Patriarche *Jacob é garé Joseph mui ėit é vugalé aral, rac mar enn doai ean bet énn unn oait avancet, hac ean é-rass dehou ur gusquemant à pep sorte lihüe.* É Verdér, é ùélett *quement cé, é guemerass cass d'oh-t'ou, ne eellent lareet ur guir à fœçon dehou* (z) : hou malice é-yass memp beta clasque lemel é vuhé guet t'ou. Er garanté enn dess éhué uoo tatt hac ur vam doh unan à hnu bugalé mui éit doh uon aral, e denn d'i-vi, de jalousi, de gass, de valice, de souetereah, de scandal, ha guhavé d'enn torfetteu brassan.

5°. Ret é pourvéein d'avancemant ur h'croaidur, ha reign unn danné henac dehou, mæss ne faut quet grateah hemp intantion de reign, na mui éit ne eeller reign, na manquein à reign er péh zou grateit : er manquemant ar quement cé e denne liess de gass, de valice, de zispütt, de sal venage, &c.

Ne faut quèt gortoss ma vehait cen-traignet dré er marhuë de lezel tout guet-t'ai : péh obligation ou d'ou int deoh,

---

z Gen. 37. v. 3.

mar groeet el-cé? Pegourse é ouyeintt int é hoh tatt ha mam dehai, ma ne ret dehai meit er péh ne eellet mui dihuenn doh-t'ai; Ma né houefs muyoh à garanté doh-t'ai, na muyoh à fourci à nehai durant hou puhé, à pe vehai marhuë, pep unan e dennou guet-t'ou hac hou ç'abandonnou, el ma houefs int bét abandonnet. Reit dehai el-léh, enn tu hac er moyant de vihuein el tut honnest, intt ou d'ou obligation deoh ha n'ou ç'ancoheint jamæfs. Ne laran quet neoah lezel tout guet-t'ai; mar à unan dré ur garanté rai-vrafs e hum laufque é difcretion hou bugalé, ha guhavé int ou dé quæ goudé. *Durant hou puhé ne rèt quet d'ou mab... autorité ar-nah*, émé er Scriture (*a*); *ne rét quet er péh é-houëfs d'unn aral, guet eune n'ou pehai quæ, ha ne véheoh obliget d'er pédein de reign deoh goudé... guel é ma vou hou pugalé ou pédou, éit ma veheoh é fee let petrà é zeïe à zournn hou pugalé* (*b*).

---

*a* Eccli. 33. v. 20.... *b* Eccli. 33. v. 22.



ARTICLE

## ARTICLE II.

*Aubligation unn Tatt hac ur Vam é quevér hou Bugalé revé ma ou-dèss unn inean.*

ENn hani ne quemére quet soin ag é ré, drêss pep tra ag er ré é chom guet-t'ou, é renonce d'er Fé, hac é-zou goüah éit unn insidel (c), pehani n'enn-dess quet bét er sclerdér ag er Fé. Unn obligation vrass é ennta aveit-oh, Tatt ha Mam, desquein ha dessauë er hat hou pugalé: rac Doué enn-dess intt bèt santifiet énn deure ag er Vadient, hac enn-dess int laqueit pur ha nett itré hou téornn: mar dant ennta à hum gol dré hou coël, ean é oulennou conte à hou ineanneu gueneoh. Mar d'intt sal, hui é rescondou à nehai: mar d'intt mat, hui ou p'ou joi guet-t'ai: mar *hou lausquett de monnet d'ou volanté*, hui ou p'ou *méh guet t'ai*: mar *hou desquet erhat, int ou consolou à hou poënieu, hac é-vou ol joy ou calon* (d). Ne seellet quet ennta enn ansaignamant é-ret d'hou bugalé el unn dra dister. Nitra inouraploh de

c 2. Tim. 5. v. 8... d Prov. 29. v. 15... v. 17.

L

Zoué, eit formein dehou serviterion mat: hac aveit-oh nitra gùel éit reign ha consacrein dehou bugalé, péré er harou hac er chervigenu ér bétt-menn, ha guet péré enn er mêlehet de jamæs énn Nean; éit quement-cé ret é hou ansaignein er-hat, ret é reign example-vat dehai, ret é hou horrigein revé Doué.

I. Ret é hou ansaignein er-hat, ha commance enn ansaignemant-cé à guettéh el mé-mant capable de zesquein, éit ma ouyeint er péh zou requiss déhai goutt quenttéh el ma veint arriüet énn oait de comprenein.

1°. Pihuë é enn dess intt crouéet doh é limage ha ressemblance: gobér dehai d'antand pénauss Doué hou h'crouéour n'enn dess quet bét à commancemant, na n'enn d'ou jamæss à fin, é-ma par-tout, é ùéle tout, é hanauè tout, ha n'enn dess nitra cuhet doh-t'ou. Ha ma n'er gùélamp bermenn, ni er gùélou unn dé é za ér splandér ag é hloére, mar lacamp poëon de blégein dehou.

2°. Expliquein dehai é-hess tri Personn énn unn Doué, enn Tatt, er Mab, hac ér Spéret-Santél, pénauss-bénac enn tri Personn-zé, péré e zou ingal é pep tra, ne rant meit unn Doué hemp quein, hac ur memp Doué.

3°. É-ma Mab Doué, enn eile Personn ag enn Drindét, e-zou bet deit de vout deine aveit-omp, enn ur quemér ur Horf hac unn Inean naval doh huno ré-ni, itré digoêt er Uériess gloriuss Vari dré opération er Spéret santele, é-ma Doué ha Deine, hanhuet Jesuss-Chr. hunn Eutru.

4°. É-ma bét gannet enn ul-léh disterr ér vrassan peuranté, enn-enn-dess bét conduyet ur vuhé à boêno hac à drebill ar eno doar, éit desquein demp disprisein enn æsemant ag er vuhé, er houtantemant ag er horf, er fauss joyeu, plégéadurieu ha madeu ag er bétt: é-ma bét marhuet ar ur Groéss aveit hunn péhedeu, de laréet-é, aveit hunn tenneign à sclavage er péhet, à boênieu enn lhuern, ha meritein demp ér vuhé éternele, &c. *Leinet er Chap. 11. ag enn eile Poëntt*, p. 195.

5°. Ret é, à vusur ma cresqueintt, anlaignein dehai guet er brassan sourci Lezenn enn Eutru Doué, éit ma tihoalleint doh er péh zou dihuennet, ha ma reint er-hat er péh zou commander. Doué à p'enn dess reit-demp é Lézenn, eno dess ordreinnet d'enn Tadeu ha Mameu hi desquein^a d'ou bugalé, chetui é gonzeu: *Chelcüet*, Poble, em'eao (*c*), *Doué hou*

^a Deuter. 6. v. 5. &c.

*maistre é zou Doué hemp quein*, hui e garou Doué hou *maistre à greiss hou calon*, *à greiss hou ç'inean*, *hac à hou oll nerh.* **Er honzeu-menn**, e annonçant deoh hidihuë, *e-vou enn-hou calon*, *hui hou larou d'ou* PUGALÉ, *ha hui e chongeou énn-hai dé ha nos*, *pé à pé azéehet énn-hou ti*, *pé à pé yehet er mæze*, *à pé yehet de gousquet hac à pé sahuéhet... Hui ou p'ou int ataué derac hou teulegat.* Obliget intt ennta de zesquein d'ou bugalé Gourheméneu Doué ha ré enn Ilis, hac er péh zou requiss dehai éit gobér hou salvedigueah.. Er-ré ne berzant quet h'er gobér, n'en *d'intt quet Tadeu*, émé S. Bernard, (*f*) *meit bourreüeyon*; ma n'ou magant, int ou lah; ma n'ou desquant, int ou holl.

6°. Int é zeli hou hasse é-courfe d'enn Overenn; desquein dehai guet péh respèt e teliant h m zerhel énn Ilis; guet péh devotion é teliant pédein. Int é zeli (hemp desqueio er péhet dehai) anlaignein dehai er façon de govessat, hac hou hasse abrét asses ha liess; hemp jamæs bourdal dérac t'ai ar er Govesion, hemp jamæs hou attahignal ar guement-cé, na jamæs hou menace à hou Hovésour, na gobér eune dehai ag enn dutt à Ilis: mæs quenttoh

*f* Epist. 111.

reign confiance ha respèt dehai éit er Velęan, hac hou hardéhat d'oh-t'ai. Er bourdeu, er menaceu-zé hac er honzeu diavisf ar er Govesion, é zou cause de hilleih à sacrilegeu. Pihuë é rescondou?

7°. Int é zeli gobér d'antand d'ou bugalé enn ou defs unn Doué de garein dress quement tra zou oll, hac er péhet de zougein ér bétt-men: Enn deine santel Tobi *enn douai desquet d'é Vab à vihan dougein Doué hac hum virêt doh er péhet* (g) Santess Blanche é larai liess d'hi Mab S. Loueis, à pé oüai bihan: *Ah! me Mab, dihoallet à offansein Doué: deusto péh quer brass é er garanté é-mess dohoh, guel vehai gueneign hou cüélet é verhüele, eit hou cüélet é offansein Doué.*

8°. Openn enn ansaignemanteu santele hac avifeu mat é zeli unn Tatt hac ur Vam reign d'ou bugalé, int é zeli hoah hou basse perpèt d'er Hatechenn, ha d'er scole, à guement ma vou possible dehai. Éit er-ré é oüaire leine, profitaplet ur gompagnoneah é dehai ul Livre mat énn ou dourn! Mar quemérant ur ùéh gousta de leinne, int é quittei forh æze er sal gompagnoneaheu ha fauss divertissemanteu ag er bétt. Intt é ouyou hou Lezenn,

(g) Tob. 1. v. 10.

hac é vou ér stat d'hi desquein d'er-ré-ral. *Conzeu Doué é 'chom énn hou kalon guet unn abondance à graice hac à parfiction, int é hum ansaigne hac é-hum avertisse enn eile hac éguilé... dré Cannenneu spirituéle, é cannant à greiss hou kalon guet ur joy santele énn gloére enn Eutru Doué (h).*

II. N'enn de quet assess d'unn Tatt ha d'ur Vam desquein hou bugalé, int é zeli hoah reign squir vat dehai. Ne faute quet ma ùélou hou bugalé guet-t'ai meit er péh é zeliehent heli, guet éune ne hum accoursehent doh er péh é zeliéhent évéhatt. Dihoallet, émé S. Jerome, d'ur Vam vat, dihoallet ne ùélehai hou mérh gueneoh pé guet hi Zat, unn dra bénac é vehai occasion dehi d'offansein Doué, hou pét chonge é-hoh Tat ha Mam d'ur Verh peure ha santele, hac é teliet hi disqueín mui dré hou çobereu éit dré hou conzeu. Rac, émé S. Leon, enn exampleu é zou créuéhoh éit er honzeu : cair enn dou éhué unn Tatt hac ur Vam lareet conzeu cair ha reign avisseu santel d'ou hugalé : n'avanceintt quet calz, mar disi-ziant hou honzeu dré hou obereu.

1°. Mæs, allas! hilleih ag enn Tadeu ha Mameu bihannan ma chongeant

h Coll. 3. v. 16.

é à guement-cé ; int ou defs reit er vuhé ag er horf d'ou bugalé, hac int é lam guet-t'ai er vuhé ag enn inean dré hou holérieu hac amportemanteu, dré hou zouyereah ha blasphemereah, dré hnu debaucheu hac ivraignereah, dré hou dispute ha malice, dré hou bourdeu sot ha bégadeu infam, dré hou gesteu dijauge hac actioneu impudicq dérac hou bugalé. Er sorte tutt-cé, émé S. Yahann Chrisostome (*i*), *é-zou crüelloh é quevir hou bugalé éit bourreüeyon, rac int ou defs int gannet aveit hou dannein.*

Péh tourmant é verite ennta unn Tatt hac ur Vam à pé rant fal squir d'ou Bugalé ! Ha mar henn defs hunn Salvér laret d'eon oll énn generale à pé oiiai é cherissein er vugalé, *Mar bé unan bénac, em'ean* (*k*), *é reïe goal exampl hac é vou cause de béhet de unan ag er-ré vihanmenn, péré é gred énn an, guel vehai dehou ma vehai laqueit ur meine meline doh é oug, ha ma vehai taullet é creïs er mor.* Péh Tatt ha Mam é eellou miret à grenein goudé er goal-exampl ou defs reit d'ou bugalé ! Dougeént ennta menaceu Jesus-Chrouist hou juge, pébani é oulennou conte guet-t'ai à ineaoneu hou bu-

*i* L. 3. cont. vitup... *k* Math. 18. v. 6.

galé. Éit miret doh ur Jugemant quer rufte hac ur gonte quenn terrible, int é zeli chervige d'exampl fantele ha de fqùir vat d'ou bugalé hac oll d'er-ré é zou éna hou ziegueah.

2°. N'enn de quet hoah assess d'unn Tatt ha d'ur Vam reign exampl vat d'ou bugalé, int é zeli dihoal ne vehent couciet dré oël exampl er-ré-ral. Rac er goël fpéret é goll liefs ér mæze, er-ré ne eell quet coll énn-ti, hao ean é hum chervige ag enn dutt memp éit coll enn dutt : ne faut guhavé meit ur fal Tiat tutt énn ur hanton éit coll er-ré-rall : rac bugalé couciet dré fal exampl hou zutt, é couci er-ré guet péré é-hantt. O menn Doué ! Péd ihuern é verite er forte tutt bocennufs-cé ? Hou goël exampl, hou infamité, *hou houzeu él er gangrenn é ouni. oll ur har-tér* (*l*).

Éit miret doh unn drouc quer brafs, unn Tatt hac ur Vam ne zeliant jamæfs laquat hou bugalé de goufquet guet-t'ai ; na laquat anfamble pautret ha merhet, nac ( à guemen ma vou possible parrat ) hou lezel de monnet de hum zivertissein, de hoari, de oarnn el loanet anfamble. Mæfs, allafs ! er-ré zou habillan é gue-

*l* 2. Tim. 2. v. 17.

ment-cé, (ar hou housle) e zou liess er-ré dissourciussan. Neoah chongeent er-hat, rac, émé S. Yahan Chrisostome, (*m*) *ne veintt quet punisset aveit hou fé-hedeu intt hemp quein, mæs hoah éit ré hou bugalé.*

3°. A pé za hou bugalé de vout brass, hou sourci brassan é zéli bout éhué de seellet peh compagnoneah é henntant, hou avertissein liess de zihoal doh er-ré fal, ha lareet debai er honzeu-menn ag er Scriture Santele, *Me hcroai-dur, mar clasque er béhérion hou couni drê gonzeu cair, ne seentet quet doh-t'ai; ne yétt quet guet-t'ai, ne laqueet quet hou troéed énn hennt é péhani é querhant; ne yant meit d'obér drouc* (*n*). N'enn dé unn dra méhuss hac horrible guélet é péh fæcon é vihué enn dutt youanc an-samble! Hac ean e uéler quasi nitra guet-t'ai meit gesteu dijauge, meit bous-foonereaheu méhuss, meit bourdeu in-fam, meit seelleu carantéuss, meit desi-rieu criminel, &c. Ha quement-cé dré zouster cruell Tadeu ha Mameu hemp dougeance Doué. *Ah! Bugalé, beed pé-gource é carehet hui enn amoédage? Beed pégource er-ré hemp spert é tezireint-*

m Lib. 3. cont. vit... n Prov. 1. v. 10.

*int er folleah ag er youantiss pehani ou holl* (o) ?

- III. Urn Tatt hac ur Vam e-zou obliget d'avertissein, de gorrigein ha de gastiein hou bugalé revé Doué: *Speret mab deine hac er chongeu ag é galon e-zou douguet d'enn drouc à vihan* (p). Ma ne vai ennta dresset er vugalé é courfe, er plegue malhurufs-cé ou dougou de pep sorte defaut, vince, ha péhet. *Ne zouget quet castiein hou croaidur, rac mar h'er fouettet, ne varhuou quet* (q)... *ha hui e zelivre é inean ag enn ihuern*, é péhani é-ma énn dangér à gouéh, mar h'el laufquet de monet d'é fantasi: *Pleguet ean ennta à youanc... guet eune ne yehai ha calletat, ne vanqueai à sceintein dohoh, ha donnet de vout chif hac anquin hou calon* (r). Erré n'ou horrige quet, n'ou hare quet; *mæss er-ré ou hare, e laqua poënn pep momant d'ou anseignein* (s).

1°. Rét é castiein er vugalé éit corrigein hou vinceu, éit pleguein hou goel imurieu, ha torrein hou fal inclinationeu, éit hou laquat de vout mat, parfait ha santele. Ne faute quet ennta hou hastiein guet colere, guet cass,

o Prov. 1. v. 22... p Gen. 8. v. 21... q Prov. 23. v. 13... r Eccli. 30. v. 12... s Prov. 13. v. 24.

guet amportemant, guet pennadeu, el ma ra hilleih à Dadeu ha Mameu, pété ne gorrigeant hou bugalé meit aveit digargue hou goël imur ha fantasi ar nehai. Mar da ur hcroaidur hac offansein Doué, forh liefs ne rant cass, guhavé memp int e gave quement-cé ut bourde: mæs mar da ha manquein dehai, quentteh é-ma enn taule colerufs ar nehou. Ha Tadeu, ha Mameu é er forte-zé, pé lionnet furiufs ?

2°. Rét é castiein er Vugalé hemp colere, hemp amportemant ha hemp touyereah. Doué enn defs int tennet à liameu Lucifer ha hou reit deoh, ha hui ou ra d'enn diaule! Doué e-ra er vuhé dehai, ha hui e zezire dehai er mathuë! Doué enn-defs reit dehai é venection, ha hui e-ra hou malloh dehai! Cheleüet er péh e lare S. Yahan Chrisostome (t): *Er Vugalé e-vou leinn ag er goël spéret à p'enn dé hou Zutt mathurufs assifs aveit hou reign dehou. Benediction unn Tatt*, émé er Scriture (u), *e laqua ti er vugalé de vout sonn, mæs malediction ur Vam enn distruge à blad-nuah*, de-lareet-é, e tenne ar nehai pep forte malheur ha goël fortune.

t Serm. 4..... u Eccli. 3. v. 11.

3°. Rét é castiein er Vugalé à pé rante ur faute bénac, ha jamæss hemp ræson : hou horrigein guet caranté, hemp jamæss hou goèl-rraitein el unn tyrant, na jamæss hou bourreüein el ur brutal : guet unn douster ferme, hemp jamæss hou hudéein, hou anjuliein, nac hou laquat d'arronein. *O hui Tatt* ha Mam, *ne laqueet quet hou bugalé de golerein*, émé Sant Paul (*x*). Doué e gasti é amiett éit ma veintt hoah guel ha santelloh, mæss é garanté e gondui perpét é zournn (*y*) : gtoeir el cé d'ou Pugalé, corriget int guer caranré doh-Doué ha doh t'ai, éit ma veint guel ha santelloh, ne souffret jamæss énn hai er péh e eellehai hou doug d'er péhet ha d'offansein Doué; castietinr revé er ræson hac enn oait é pehani émant ; jamæss enn taul quenttéh el er gonze : mæss avertisset guet douster, memacet guet caranté, castiet éit Doué. Mæss allas ! petra e zesque hilleih d'ou bugalé ? Int e zesque dehai colérein, touyet, sacrein, conze sot, bout infam, ivraignein, &c. Hou bugalé e hum saüou einep dehai é jugemant enn Eutru Doué, émé Sant Cyprienn, hac e larou, *Ni n'unn-ness groeit nitra, treitoureah er-ré-*

x Eph. 6. v. 4.... y Heb. 12. 6.

*ral*

ral en-defs hunn hollet; er-ré enn-defs hunn gannet, enn-defs hunn lahet (z).

z. De lapsis.

## CHAPISTRE XXI.

### *Dever er Vugalé é quevêr hou Zatt ha hou Mam.*

Goudé m'ann defs Doué ordreinnet ha reglet obligation mab deine énn é quevir dré enn tair Gourhemenn quettan, ean e regle hunn deverieu é quevir hunn Nessan, hac el n'enn-defs deine nessoh demp éit hunn Tatt ha hunn Mam, ean e gommance éhué, *Tatt ha Mam à galon vat car, aveit bihuein pel ar enn doar* (a). Arlerh Doué e-ma dehai é teliamp er vuhé, ni e zeli ennta hou harein à galon, hou assistein, hou respectein, ha feentein doh-t'ai.

1°. Ur hcroaidur e zou aubliget ennta de garein é Datt hac é Vam mui éit hanni aral. Hou harein, n'enn de quet desirein dehai danné, madeu, commodité, yéhet ha coutantemant ér béttmenn hemp quein: mæss rét é desirein dehai, dress pep-tra, er mat veritable,

a Exod, 20, v. 12.

m

graice Doué ér bétt-menn, hac er Baraouifs ér bét-aral. Ur hcroaidur mat é zeli gobér é possible éit ma hum salvou é Datt hac é Vam. Hilleih-çou péré ne chongeant quet énn-ou inean, passein e-rant ur vuhé triste ha fal ar enn doar, ancoeheit ou defs guet enn tracafs ag er bétt el lott-muihan à hou Læzenn, abandonnet ou defs er Sacremanteu, énn ou hclinhuet ne chongeant quet à govessat nac à laquat reihtét énn hou honsciance. Petra e-reie ur Hcroaidur mat? Ean e gonzou liefs ag é Gatechenn hac à Lezenn Doué dérac-t'ai; ean e zifcoei ur grét brafs de dostat d'er Sacremanteu, hac é afféyou éhué hou gounit; ean e bédou bamdé aveit-t'ai, ean e fupliou ur Hovefour mat bénac de gonze doh t'ai. Enn hou hclinhuédeu ean ou foulageou, e-reie ar hou zro, e reie dehai muihan coutantemant e eellou, e-reie hou deverein prontemant, e reie dehai reglein hou affærieu é courfe, ha goudé hou marhuë; ean e beyou hou delé, hac e bedou Doué éit-t'ai ér-reste ag é amzér. Ur Hcroaidur elcé e denne ar nehou pep sorte graice ha fecour ér bétt-menn. *Enn hani e inour e Tatt hac é Vam, e-zou el unn deine e-zastume unn tresor*, émé er Scriture (*b*),

(*b*) Eccli. 3. v. 5.

*ean é gavou é oll joy enn é Vugalé, ha chelevet vou guet Doué énn dé ag é Bedenn* (c).

Er garanté-zé ne zeli quet ennta bout ur garanté enn apparance éit hum gairat doh t'ai-ha tennein guet-t'ai, mæs ur güir caranté, ur garanté à galon, revé ma command demp enn Eutru Doué, *Tatt ha Mam à galon vat car* (d), mæs ret é hoah hou secour.

2°. Ur Hcroaidur é zeli, à guement ma vou possible dehou, soulagein é Tatt hac é Vam revé er horf el revé enn inean. *Soulaget hou Tatt énn é oait avancet*, émé er Scriture (e), *ha ne ret anquin er bét dehou durant é vuhé. Mar commance ponnirrat é spéret, excuset-ean, n'enn dispriset quet à cause d'enn avantage é-houés dress t'ou* (f), rac er charité ou p'ou-bèt enn é quevir ne vou quet ancoheitt; *hum gomportet ér memp fæçon é quevir hou Mam, rac Doué ou recompansou ag er patiantèt ou p'ou bèt é souffrein defauteu hou Mam* (g)... *Insammet é enn hani é abandonne é Datt, ha peguement é-ma milliguet dérac Doué enn hani é laqua isprit é Vam d'aigrein* (h).

---

c Eccli. v. 6... d Exod. 20. v. 12... e Eccli. 3. v. 14... f v. 15... g *ibid.* v. 16... h v. 18.

Braffet ur péhet é-ra ennta er-ré é zou miserable affefs éit abandonnein hou Zutt à p'ou defs d'obér à nehai ! Er-ré ou laufque énn hou braffan néceffité ! Er ré é zifpign mal-à-propos énn hoarieu ha tavarneu er péh é ouniantt, hemp hum fourciein à hou Zutt ! Er-ré é refufe dehai hou gobreu à p'ou defs neceffité ! Er-ré é laqua er péh ou defs de vragal ha de ziffædein, hac é laufque hou Zutt de zùein guet enn nanne, de vreignein guet mifere, &c. Cri é quement-cé, me oùaire, neoah n'arriüe meit rai liefs. Ha mar de cri refufe dehai hou foulagemant ha bihùance, crihoh é hoah *lairreah er péh* zou requifs dehai, hac er-ré er groa é-*zou él multrerion*, émé er Scriture (*i*). Int é-ra er péhet é-ra el lairon ar enn henteu brafs, ha hoah goah énn ur fæçon, rac int é laire er-ré de péré é reliehent reign hou hani propre, er-ré enn-defs int bét maguet, deffaüet, avancet, ha lamet enn tam à hou beec éit h'er reign dehai : mæfs chongeent erhat, *Er malhûrieu ne lameintt jamæfs à ziar Ti enn hani é-ra enn drouc aveit er matt* (*k*). *Caletet vou Doué é quevir er-ré é zou bet calet é quevir hou Zutt*, émé S. Bernard (*l*) !

*i* Prov. 28. v. 24... *k* Prov. 17. v. 13.
*l* Ser. de obed.



3°. Er Vugalé é zeli respectein hou Zatt ha hou Mam. A pé gonzant, ret é hou cheleüet ; à pé commandant, ret-é seentein ; à pé venaçant, ret-é dougein ; à pé gorrigeanr, ret é profittein, hemp jamæss hou dambriss, jamæss hou disprisein, jamæss gobér goab à nehai, jamæss hou distareer, meit ha Lezenn ha glcére Doué é ordrennehai quement-cé, ha hoah ret é h'er gobér guet er vraffan douster hac humilité. Ne vernn péh defaut ou dess, ni é zeli hunn bout chongé é mant hunn Tatt ha hunn Mam, hac é reliamp hou respectin : ne vernn é peh stat é-manr ha ni éhué, ne zeliamb jamæss hou dishanaüein. Salmon er brassan bac habillan Roué é zou bét bis-coah é zisquennai ag é Drone éit monnet énn arbenn d'é Vam Berhsabée (*m*). Esther, éit bout hi deit devour Roüannéss, enn doai perpét ur respect brass éit hi yondre Mardoché, rac m'ann doai cherviget dehi ha de oard ha de Datt (*n*).

Splann é ennta de ùélet de pep unan é ra ur pehet er vugalé miserable, péré é zisprise hou Zatt ha hou Mam, péré é ra goël feelleu dehai, péré ne daulant meit rescondeu drouguéabuss guet t'ai,

*m* Reg. 2. *n* Esther. 2.

péré é oél gonze à nehai, péré é lare d'enn oll enn defauteu ou dess, péré é hoarh hac é-ra bourdeu maliciuss ar hou housse, &c. *Er-ré enn dess dougeance Doué, é respecte hou Zutt*, émé er Scriture (*o*) : petra vou ennta ag er sorte Bugalé malhuruss-cé, péré é-zou hemp méli ag er bétt, hemp respect éit hou Zutt, ha hemp dougeance à Doué?

Ur Hcroaidure mat é chervige hac é respecte é Dat hac é Vam, avel Mæstre enn dess reit Doué dehou, éit h'er hondui ér bétt menn, *Eau é ra inour dehai dré é obereu, dré é gonzeu, dré enn doustér ha patiantèt enn-dess enn hou hevir* (*p*). Mæss hilleih é uélér péré ne seellant quet petra lareet na gobér d'ou Zatt ha d'ou Mam, ne gonzant doh t'ai meit guet dispriſance, int é ſaüe bouéh dérac-t'ai, int é-ra dehai taüeln, int é demale dehai hou defauteu, intt hou rebreiche, int é regargh guet-t'ai, int ou anjulie, int é pousse memp guhavé hou malice beta hou scoüein, ha destrein er marhué d'er-ré enn-dess reit dehai er vuhé : mæss éhué int ou dess de zougein vangeance terrible unn Doué, rac, em'ean él Lézenn ancienn (*q*), *eun hani é sco é Tatt pé é*

(*o*) Eccli 3. v. 8. (*p*) *ibid.* v. 9. (*q*) Exod. 21. v. 15.

*Vam, rét-é ma vou lamet é vuhé guet-t'ou... hac enn hani é ra é valloh dehai, rét-é ma vou laqueit d'er marhuë* (r).

4°. Ur Hcroaidur é-zeli seentein doh é Datt ha doh é Vam. *Bugalé*, émé S. Paul (s), *aboéisset d'ou Tatt ha d'ou Mam oll ér péh zou revé Doué, rac quement-cé zou juste... Seentet parfaitemant doh-t'ai é pep tra, rac quement-cé é blége de Zoué* (t). Sant Augustenn é lare ne oüai quet énn é amzér calz à Tadeu ha Mameu enn devezé bét de hum gleme à hou Bugalé (u). Mæs, allass! haval vehai é-ma arriüe quenemp enn amzér à béhani é conze S. Paul. *Donnet é reïe unn amzér*, em'ean (x), *é péhani é-vou Tutt péré é-hum garou int-memp, tutt avariciuss, tutt gloriuss, blasphemerion, diaboéissant d'ou Zatt ha d'ou Mam, tutt ingrat, hemp Lézenn ha dougeance Doué.* Rac par tout ne ùéler meit bugalé ingrat, dissentt ha diaboeissant, péré-ra ponnirran croéss ha brassan anquin hou Zatt ha hou Mam. Chéleüet ahoële er péh enn doai Doué ordreinneet él Lézenn ancienn éinep d'er vugalé diaboéissant: (y) *Unn deine m'ar*

r Exod. v. 17... s Eph. 6. v. 1... t Coloss. 3. v. 20.
u Serm. 9. v. 4... x 2. Tim. 3. v. 2.
y Deuter. 21. v. 18.

*henn dess ur Mab ahurtet ha disseente, n'aboéisse quet d'er péh é ordreinne dehou é Datt pé é Vam*, ha goudé meï-bét avertisset, ean é zisprise seentein: *enn Tatt hac er Vam er hémérou hac er hassou d'er ré anciennag er kær-zé, hac é toule enn or, é tal-péhani é juger* enn dutt, *int é larou dehai; Chetui hunn Mab, pehani zou ahurtet ha dissennte; à p'enn avertissamp, ean é-ra goab à hanamp, ean é vihuë ènn débaucheu, ènn infamité hac ér chervat.* Nezé er *Boble ag er kær er goleï à veinn hac el laqueï d'er marhuë, à cel-fin ma lamehett enn drouc à hou mesque, hac éit ma creinnou guet dougeance oll* er Bobl *é cleüet quement-cé.* Chetui pénaufs é hoai ordreinnet guharal puniſsein er vugalé revait ba diaboéissant. Ma ne zouget enn dutt, douget ahoël Justice unn Doué péhani ne change quet.

Mar goulennet é petra é hoh aubliget de seentein doh hou Tutt? S. Paul é lare deoh (z) seentein doh t'ai oll er péh n'enn dé quet éinep de Ourhemeneu Doué na de ré enn Ilis; rac pe larehent deoh gobér unn dra bénac dihuennet, ret vehai lareer dehai *é ma guel aboéissein de Zoué aveit d'enn dutt* (a). Ret é ennta

z Eph. 6. 1.... 4 Act. 5. v. 29.

seentein doh-t'ai dresf pep-tra oll ér péh é seele enn tiegueah hac el labour : hoah davantage oll er péh é seele er vuhé-vatt. Ret é aboéissein mar ordreinnant deoh pédein Doué de noss ha de vitin, monnet d'enn Overenn, d'er Gosperen, d'er Hatechenn, tostat d'er Sacremanteu ; quittat er sal Gompaignoneaheu, er H'crolleu, enn Divertissemanteu sal, &c. *Bugalé, seentet é pep tra doh hou Tatt ha hou Mam, rac quement-cé é blége de Zoué* (*b*). Aboéisset à galon, guet caranté, hemp hum gleme, ha hui ou p'ou merite derac Doué. N'ancoéhet jamæss enn Avertissemant-menn e-ra hoah demp S. Paul (*c*). *Aboéisset d'er-ré enn dess autorité ar-nah, seentet doh er péh e lareintt deoh; int ou dess hou deulegat ataue ar-nah hac e zioal dohoh, rac ma teliant daccor conte à hou çi'ineanneu de Zoué.*

*b* Coloss. 3. v. 20... *c* Heb. 13. v. 17.

## CHAPISTRE XXII.

### *Obligation er Væstre ha Maistrezêt é quevir Serviterion hac enn dutt à hou zi.*

AUbligation er Væstre ha Maistrezet é quevir hou serviterion e zou pédosse er memp tra guet hanni enn Tadeu

ha Mameu. Ei Væstre à dieguah e zeli bout éhué Bugulion santele hou zut éit hou hondui hac hou desquein erbat, émé S. Augustenn, éit ma tacoreint de Zoué ur gonie-vat ag er-ré e zou idan-dai. Rac, deusto ma cleü hou zui Instructioneu, Ansaignemanteu ha Prédégueu mat énn Ilisieu, goutt e-rerr énn ou ancohant liess quennéh el m'ann d'inet éi mæz. Mæs ur Maistre mat énn-deis bamdé é duri dérac-t'ou, ean e eelle reign scleidér dehai dré er squir ag é vuhé santele, dré avisseu hac instructioneu mat. S. Charles Borromée, ér Honcile trivet à Vilan, e verche dehai hou obligationeu é quevir hou zuu.

1°. Ur Maistre, ur Vestréss é zeli desquein hou Bugalé, hou Serviteirion, lareet dehai liess bihuein erhai, ha reign dehai enn exemple ag ur vuhé santele.

2°. Int e zeli dihoal ne vehai hanni à hou zutt ne ouyehai quet er mysterieu principal ag el Lezenn à Grechenneah, hac er péh zou neceffert éit bout salvet. Mar hum gave unan bénac el-cé, int ezeli h'ei hasse d'er Hatechene, pé h'enn desquein erhai ini-memp.

3°. Int e zeli iolpein oll hou zutt, à guement ma vou possible, éit pédein Doué ansamble de noss ha de vitin.

4°. Int e zeli laquat poenn ma tostei liess oll hou zutt d'er Sacremant à Benigenn.

5°. Ne faute quet lezell hanni à nehai de goll enn Overenn d'er Sule ha d'er Gouile.

6°. Ret é gobér dehai monnet d'er Perdegueu, d'enn Instructionneu, d'enn Officeu, ha d'enn oll Devotioneu aral ag er Barréze d'er Sule ha d'er Gouile.

7°. Hanni ne zeli labourat énn déyeu santele-zé.

8°. Pep-unan ag er-ré zou ér stat hac énn oait, é zeli yune enn déyeu ordreinnet dré enn Ilis.

9°. Ingageentt intt de hum laquat énn ur Verdiah à zevotion benac, éit ma ou d'ou mui à verite hac à gourage d'obér œvreu mat.

10. Ne souffrentt jamæs hanni énn ou zi de douyer, de sacrein, de vlasphemein Hanhue santele enn Eutru Doué, na hanni e gonzou sot, pé, e-reie unn dra bénac dijauge ha dishonnest.

11°. Ne zeliant quet andure énn ou zi hanni e vehai fal, e coucïehai er-ré-ral; pé e rehai goel example dehai.

12°. Ne zeliant jamæs lezell énn hou zi hoarieu fal éit coll argant, na tolpe digampenn er bét, na crolle, na filage.

13°. Int e zeli hou dout Livreu mat ; hac enn ou dilquéh, *pé* à pé veint oll ansamble, unan e leinou à vouéh ibuele éit ma cleuou er-ré-ral.

14°. Mæſs ne zeliant jamæſs souffrein énn ou zi faî Livreu, péré e gouci enn esprit ag'er galon.

Cherui Reglemant S. Charles Boromée Arh-Escob é Milan, cheleuet hoah er péh e ordreinne deoh enn Eutru Doué ér Scriture santele.

II. Intt é zeli payein perhuéh mat gobreu hou serviterion, à pé vint paré. *Ne ouarnehet quet gueneoh béed enn trenoſs payemant enn hani enn deſs labourett éit-oh* (d)... *Hou pét chonge*, émé S. Jacques (e), *er payemant e zalhet gueneoh, hac e zou deliet d'er ré enn-deſs chairret hou æſie, e gri éinep deoh*, hac er *h'ri zé e zou oueitt beta discoharn unn Doué.* Rac-cé enn deine santele Tobi e laré d'é Vah payein quetréh erré enn devé labourer éit-t'ou, ha non paſs laquat termenn bét enn trenoſs. Quement-cé e-ra deoh d'antand ne zeliet quet gobér gueu er-bér doh hou serviterion, na tardein rai à reign hou gobreu dehai, &c.

d Levit. 19. v. 13.. e S. Jacq. 5. v. 4.

III. Er

III. Er Væstre e zeli carein hou ſerviterion. *Ne oël traittet quet ur ſervitour, pehani e labour guet fidelité, nac er gounidec pehani e-hum-ra tout deoh... Caretean el oh-hui hou ç'unan, ne refuſet quet dehou el liberté é verite, hu ne lauſquet quet de gouêh é peurantè (f).* Int e zeli ennta hum gomportein é quevir hou ſerviterion el unn Tatt é quevir é Vugalé, hou dout ſourci à hou inean, éit gobér dehai bihùein erhat, ha ſoin à hou horf, éit hou ſoulagein à peon d'intt clan. Mæſs, allaſs ! lieſſoh é caver mæſtre guet péré ne gleüerr meit anjulieu, touyereaheu, guhavé tauleu Brutal, &c. Hac int zou Crechennion, pé Turquet ?

Mar da er ſerviterion ha gobér ur ſaute bénac, er væſtre e zeli hou avertiſſein ferm, mæſs perpet guet charité, ha oon paſs guet colere : rac er maiſtre hac er ſervitour enn-deſs er memp Maiſtre énn Nean, péhani ne ſeellou quet doh er-ré enn dou commandet na doh er-ré enn d'ou cherviget, mæſs ean e reie de bep-unan er recompanſe enn dou meritet énn é ſtat (g). O maiſtre ! hou ſervitour e zou brere deoh revé Doué,

f Eccli. 7. v. 22... g Eph. 6. 9.

hui é-houess er memp Tatt énn Nean ; er memp recompanse é ortet ér hétt aral ? pérac ennta enn-enn traitet-hui quet crizé ? Hac enn-enn dehai meritet affess bout corriget, pérac é-hoh hui calet ha barbar énn é quevir ? Hac ean zou énn hou ti éit doug er bouiss à hou caletan labour hac er béh à hou fallan imur ? *Ne rét dehou meit er péh é garreheoh é vehai groeit deoh* pé véoh énn é léh. Arlerh tout, ma ne jauge énn hou ti, ma ne seente dohoh, et mæz zou dehou. Er berran é hum zizohér ag ur sal hag ahurtet servitour prontan ma vou eellet, mar d'é dré é oël é vanque.

Ne mess nitra de lareet d'er Væstre miserable, peré ne hum sourciant quet pénauss é heie guet hou setviterion, na péh buhé é gonduyant, meit ne vanqueint na d'ou mæstre n'a d'ou labour. Hac é vehentt touyerion, sacrerion, blaspheme-rion, crollerion, paillardet, ivraignet, debauchet, hemp Lézenn na dougeance Doué, er væstre-zé ne rant forh : mé hum drompe, hout zou mæstre péré ne garrehent quet hou doutt tutt honnest é chervige guet-t'ai, ha mar hou guélant é chervige Doué noss ha mitin, mar fal dehai tostat liess d'er Sacremanteu, mar guélant ur seblantt hénac à zévotion guet.

r'ai, affess vou éit ma ou hémereint é cass, hama veint ar hou lerh à vitin beed enn-noss, &c. Mæstre aral hoah miseraploh, el-léh desquein er mat d'ou serviterion, ou doüg de fal obér, de tairreah, de trompein, de secour fraudein, de lareet gueu éit cuhein fal vuhéour priet doh enn aral, éit golein fal droyeu er vugalé doh hou zutt, &c.

Bout zou mæstre hoah malhurussoh, péré é solite hou serviterion d'er péhet, hac éit ma ounieint ur gobre ou laqua de goll hou inour hac ou inean. Ul laironci a bemp blanc é-zou affess éit gobér punissein ur servitour pé servitourés, hac ur mæstre infam enn dou disinouret ur servitourés, é-vou hemp punition! Menn é-ma er justice? Reservet é beed er bétt aral. *Quent pel é vou discoeit dehai ha n'er güeleint quet hemp er brassan sconte ha lorh, rac jugemant er-ré é gommande é vou er halettan: rac truhé é vou doh er-ré dister, mæss er-ré puissant é vou punissantan tourmantet, rac Doué ne dessorhou hani, n'a ne seellou quet doh rang na doh ihüeldét hanni, rac Doué enn dess int groeit oll brass ha bihan, hac enn dess soin ingalemant à nehai oll: hac enn tourmant brassan é-vou éit er ré püissantan* (*h*).

*h* Sap. 6. v. 6. &c.

# CHAPISTRE XXIII.

## *Aubligation er Serviterion.*

Mar er seellamp revé er bétt stat er serviterion, ni é gavou é-ma calet ha forh triste ; mæs mar h'er seellamp revé Doué, ni é ùélou é-ma er surran, er profitaplan, hac enn æssan éit hum salvein. Ur servitour ne rescondou meit à nehou é hùenan, ur maistre enn dou de rescond à nehou é hùenan hac à quement hani zou idan-d'ou : bihannoh à aubligationeu eon-dess, ha bihannoh à zangérieu : guet labourat ha seentein, ur servitour é-zou dissourci, rét é d'ur maistre quemér sourci à pebtra : bléatt mat pé sal vléat, ur servitour é-zou sur ag é voüit hac ag é obre, ur maistre é-zou obliget de seellet éit fournissein par tout.

Er serviterion e zeli enta chongeal erhat é ma Doué enn-dess in laqueit ér stat-cé, hac é-ma é volanté ma hum salveint énn-hou. Intt é zeli enta hum aquittein erhat à hou oll obligationeu peré zou caranté, respect, aboéissance ha fidélité.

1°. Er væstre é zeli carein hou servite-

rion el hou bugalé, er serviterion e zeli éhué carein hou mæstre avel hou zutt. Carein unan bénac e znu dezirein ha gobér vat dehou revé Doué. Un servitour e zeli ennta 1°. desirein d'é vaistre er madeu ag enn éternité hac enn deizé ag er vuhé, gobér é possible éit hou gonni de Zoué dré é zouster, é patiantet, é aboeissance, é gonzeu mat, dré enn example cair ag é vuhé santele ha dré é bédenneu. El-cé enn enn doai S. Uiçant-Paul gouniet é vaistre. 2°. Ean e zeli hoah conze mat à-nehai par tout; à guement ma vou possible, excusein hou defauteu, golein hou scieu, hemp jamæs lareet nitra ag er péh e passe énn ti. *Miliguet é ur raportour hac unn deine à zihuë teatt, rac ean é laqua enn dissansion itré er-ré e ouai é péah* (i). 3°. Ret é openn ma laquei poënn d'armerh er péh e zou itré é zeornn, hemp jamæs discouffi nitra; gobér labour vat, hemp lairreah enn amzér, *Hou chervige à galon, non pass el pé chervigehaï enn dutt* hemp quein, *mæs el pé chervigehaï Jesus Chrouist* (k).

2°. Ean e zeli hou respectein, hou rescond guet douster, conze à nehai guet inour, plégein dehai é pep tra revé Doué,

i Eccli. 28. v. 15. k. Eph. 6. v. 7.

hemp hou dresconze na dislareet (*l*) ; pé mar de requils hou dislareet, ne faute h'er gobér meit guet er vraffan humilité. Rét é ma reie inour dehai dré er batiantét hac enn aboéissance à spéret hac à galon, *el pé vehai de Zoué vehai*, péhani enndels reit dehai autorité de gommandein.

3°. Ur servitour e zeli aboéissein d'é væstre. *Hui serviterion*, émé S. Paul (*m*), *aboéisset d'er ré e-zou hou mæstre revé er bétt, guet dougeance, guet respect, guet ur galon simple, el de Jesus-Chr. memp. N'ou cherviget quet hemp quein, rac m'ann d'intt doh hou seellet, el pe vehai d'enn dutt é fallehai deoh plégein*, *mæs* cherviget-intt *el serviterion mat de Jesuss-Chrouist, groeit quement cé à galon vat, ha hui é reie volanté Doué.... Groeit* ennta *à volanté vat oll er péh é rehet él à cause de Zoué ha non pass à cause d'enn dutt* (*n*), *rac ma ouzah é reie Doué deoh é héritage aveit recompanse. Cherviget ennta Jesuss-Chrouist.* Enn ur chervige hou mæstre el cé, hou poënnieu ne veintt quet braffoh, na hou labour calettoh, ha hui ou pout merite é oll er péh e-rét hac e souffret. Cheleuet hoah er péh e lare enn Apostol S. Pierre, *Hui serviterion*, em'ean (*o*)

*l* Tit. 2. v. 9... *m* Eph. 6. v. 5.
*n* Colos. 3. v. 23... *o* 1. Pet. 2. v. 18.

*aboéisset guet unn dougeance vrass* d'ou mæstre, *non pass hemp quein d'er-ré e-zou douce ha patiantt, mæss éhué d'er-ré e-zou ruste ha diæze, rac er péh zou agréable de Zoué e supòrtein à cause dehou [illegible] oll afflictioneu e-rer demp souffrein hemp ræson.* Mar dantt neoah ha commandein unn dra béoac éinep de volanté Doué, ne faute quet aboéissein ; rac *guel é*, émé enn Apostol santel-zé (p), *aboéissein quent-toh de Zoué aveit d'enn dutt.*

4°. Er serviterion e-zeli bout fidele d'ou Mæstre, hemp jamæss quemét nitra dehai, gobér gueu er bét doh-t'ai, na lezel nac er vugalé nac er-ré-tal d'obér domage er bét dehai, na reign nitra ag enn ti ér mæze hemp permission, pass memp enn alézon, na quemér jamæss ag er bouit nac ag eon ivage péhani n'enn de quet dehai, &c. Int e zeli turul mé de pep tra, campenneio erhat pep-tra, hemp discouffi nitra, ha laboutat revé Doué aveit hou mæstre, el pé vehai éit-t'ai é labourrehentt. Ne zeliaot quemér nitra dre zan dourn éit hum zigoll, eno ur laret n'ou dess quet gobre assess, pé aveit gohér chervat : Ne zeliant jamæss reign enn tu d'er serviterion aral na d'er

p Act. 5. v. 29.

vugalé de hum zirangein, na hou golein doh hnu zutt à p'er groant. Ur servitour e lausque er ré ral d'obér gueu doh é væstre ..e znu obliget de restituein, &c.

II. Ur servitour e-zou soignuss de hum acquittein el-cé ag é oll obligatinneu, 1°. e-vou recompanset mat ér bétt aral, rac, emé S. Paul, *Pep unan, pé libre, pé servitour*, e *receüou* guet Doué er recompanse ag er péh enn d'ou groeit. 2°. Mar seentant doh hou mæstre prontemant ha guet humilité, intt ou mirou à douyet, à sacrein hac à vlasphémein. 3°. Hou example mat e-reie inour de Zoué ha d'enn devotion. Er serviterion e-zeli gout é ma er uellan dévotion éit t'ai hum aquittein erhat à hou dever hac h'er gobér éit Doué. Hum drompein e-ra ennta à vrass er-ré e chonge é ma er guellan éit-t'ai gobér-hilleih à bédenneu, cleüet dihuë pé ter Overenn, monnet forh liess d'enn Iliss, bout d'er Sule ha d'er Gouille à vitin beed enn noss énn-ou devotionneu, reign enn alézon ag er péh n'enn de quet dehai. &c. Quement cé zou cause liess d'er væstre de golerein, de douyet guet hou devotioneu, pennaduss, de zecriein enn devotion ha de vlasphemein éinep de Zoué ha d'é Lezenn. Douget ur malheur quer brass-cé. *Ausaignet er servitterion de*

*vout aboéissant d'ou mæstre, de blégein dehai é pep tra, hemp hou dislareet, hemp gobér gueu doh-t'ai ; mæss de reign dehai é pep occasion ur merche ag er vrassan fidélité : à cel-fin ma inoureint é pep tra doctrine Doué hunn Salvér (q).*

q Tit 2. v. 9. v. 10.

---

# AVISS.

» Unn Tatt, ur Vam, ur Maistre, » ur Vaistrèss é zeli quemér ur fourci » brass à hou zutt oll, pedein Doué » lièss aveit t'ai, hac hou recomman- » dein d'enn Ælèt-Gardienn ag er famill.

## *PÉDENN D'ENN ÆLETT-GARDIENN é zeluer lareet oll ansamble.*

SPéredeu heurufs, Ælètt cair ag enn Nean, hui zou disquennet aberh Doué enn Tatt Eternele hunn b'crouéour, aveit hunn goarnn durant er perhindèt triste à buhé, aveit hunn dihuenn doh er goël spéret hunn enemiss brassan, aveit présantein de Zoué hunn pédenneu hac hunn œvreu mat, hac éit goulenn aveit omp er graiceu necessere demp

éit chervige hunn Doué ha gobér hunn falvedigueah : me recommande deoh me famill, quemeret-hi idan hou couarsation carantéuss, pédet aveit-omp, goarantet-ni doh pep sorte accidant hac occasion é pellehai troublein er peah hac er garanté itré-omp oll, hac enn amitié guet er-ré ral. Seellet perpét dohemp éit ne zistrohemp jamæis ag enn hentt mat, éit ne vou hanni malhurufs affess aveit péhein. Pelleit à ziar-namp enn tantationeu, laqueit chongeu mat énn unn spéret, ha groeit-temp heli é pep tra volanté hunn Doué, à-cel-fin ma cellehemp h'er harein hac h'er mêlein gueneoh durantt enn éternité. *El- cé revou groeit.*

---

## PÉDENN

*Éit bout laret énn tiguéaheu, d'ur bihannan pep litt brajs ag er blay, aveit recommandein er famill de Zoué.*

O Tatt Eternele ! er Famille fantele à Jesus hou Mab carantéuss, ag er Uériéss glorius Varié Vam beniguet, hac à S. Jojeb Tatt maguer Jesuss ha Priet pur Mari, é-zou er fquir veritable é-houess reit-temp éit reglein ha condui hunn ziguéab revé hou Couthemé-

neu ha volanté santele. Mæss, allass ! n'unn-ness quet heliet eon example cairzé beta bermenn el ma teliemp. Menn Doué ! ni é stouye hac é jouénnte hunn deornn dérac-oh guet er vrassan humilité ha devotion éit hou trugérieu anssamble ag enn oll vatt é-houtté reit demp oll, ha de pep hani à hanamp é particulier à oudé ma homp énn ur memp Famille, hac à oudé ma homp ar enn doar.

Ni é-hum daule hnah énn hou misericorde guet er brassan chiff hac anquin énn unn halonneu, aveit goulenn pardon ag enn oll péhédeu unn-néss commettet ansamble, *pé é* zou bét cause enn éile d'éguilé d'obér, *pé* enn dess groeit pep unan é particulier dré lezidantét ha paresse doh hou chervige, dré enn ambarass ha tracasse guet péré é-homp sorbet rai, dré er folleah ag er bétt, péhani é houni hunn halon hac hunn speret, hac é vire dohemp à chongeal hiéss énn-ah, dré unn nombre brass à chonzeu, à conzeu, à zezirieu hac à fal obereu aral : quæ, chiff hac anquin unn-ness, ô menn Doué, hunn bout hou ç'offanset, bac avoüein é ramp dérac enn Nean hac enn doar é-homp cabluss ha criminel, rac n'unn-néss quet pro-

fittet à hou craiceu, rac ma vihuamp hemp chongeal assess énn-ah, rac ma collamp er merite à hunn poënieu faute n'ou auffiamp deoh, rac n'ou caramp quet assess, rac ma péhamp bamdé, ha jamæss ne changeamp. Ah! avoüein é ramp é veriramp rout er boüiss à hou colere ha vangeance.

Mæss, ô menn Doué! ni é oüaire é-hoh unn Tatt mar, unn Tatt carantéuss, unn Tatt leine à zoustér hac à visericorde, quemenr-cé é ra demp hoah enn hardehtét de hum adressein dohoh guet confiance, ha ni ou péd oll ansamble dré vertreu Jesus-Chrouist hunn Salvér hou Mab caranréuss, de feellet dohemp guet truhé, ancoeheit hoah hunn buhé tremenet, ni unn-ness oll ur volanté ferm de renonciein d'unn oll péhedeu, d'obér penigenn à nehai à guement ma vou possible demp, de guemér é-grat enn oll poënieu é rehet demp ér bértmenn, de heli hou Lézenn guet fidélité, de feentein guet joy doh hou Crouheméneu, ha d'ou carein à greiss hunn halon. O menn Doué, er resolution-zé é queméramp hidihuë énn hou présance hac idan protection hou famille santele Jesuss, Mari, Joseph, Joachim hac Anna hunn squir veritable, hac enn exampl é-houess

é houess reit-demp de heli. Reit-demp éhué, ni hou fuppli, hou fecour eit ma vehemp oll fidele d'er péh e promettamp hidihué.

Er graice-zé e oulennamp dré intercession er Famille fantele-zé, dré veriteu Jesuss hou Mab Doué à oll-viscoah deitt de vout Deine ha hunn Salvér, dré veriteu er Uériess gloriuss Vari é Vam cantéuss ha hunn Avocadéss, dré veriteu S. Jojeb, Priét pur er Uériess fantele ha Tatt maguer Jesus, dré veriteu S. Joachim ha Santéss Anna fquir hac example er Priédeu.

Er graice-zé e oulennamp dré intercession enn Ælétt-Gardienn e houess reit demp éit hunn hondui, hunn goarn, hunn dihuenn, hac éit doug béed-oh hunn pédenneu hac œvreu-mat.

O Doué à garanté! reit-demp er graice de vihuein perpét é péah hac énn amitié. O Doué hunn H'croueour ha hunn Maistre, reit-demp er graice de heli perpét hou crouheméneu ha d'obér perpét hou volanté. O Jesuss hunn Salvér! reit-demp er graice de renoncieín demp ni memp, de zoug hunn h'croéss ha de heli enn heentt é houess merchet demp. Guiriéss fantele Mam Jesuss, goulennet aveit-omp er graice de confer-

vein perpét enn tresor precius à fanteleah hac à buretét, ëit ne gouciéhemp jamæs hunn inean, na dré chonge, na dré gonze, na dré zezire. O heurus S. Jojeb! goulennet aveit omp er graice d'aboëssein perpét à galon de Zoué, ha de feentein guet joy d'er ré e gommand ar-namp. O S. Joachim ha Santés Anna! goulennet aveit-omp er graice de reglein erhat hunn zieguéah, de reign squir vat enn éile d'éguilé, de vihuein é peah ha caranté, de vout perpét fidele d'unn Doué durant hunn buhé ëit ma eellehemp bout oll heurus guet-t'ou durant unn Eternité.

*El-cé revou groeit.*

FIN.

# ROLL

## à pep Chapiſtre hag Article.

CHAP. I. *Peh quer-braſs bonheur hat-inour é bout Crechenn*, pag. 3
CHAP. II. *Obligatienen ur Herechenn*, 11
III. *Promeſſeu er Vadientt*, 17
IV. *Ag er Pébet*, 18
ARTICLE I. *Ag enn Inorance*, 19
II. *Ag er Pébedeu à Fragilitat*, 25
III. *Ag er Pébedeu à valice*, 27
CHAP. V. *Ag er Pébet Originele*, 36
VI. *Ag er Pebet Marvel*, 38
VII. *Er Pebet Marvel é gondui d'ur marbue malburuſs*, 44
VIII. *Er Pébet Marvel unn laqua énn dangér à vont condannet é jugemant terrible enn Eutru Doué*, 50
IX. *Er Péhet Marvel unn laqua énn dangér à vont dannet ést jamaſs*, 54
X. *Er Pebet Marvel é-ra demp éal er Baraoüiſs*, 63
XI. *Ag er Pébet Veniel*, 66
XII. *Ag enn Orgueill*, 71
XIII. *Ag er Pébedeu é-za ag enn Orgueill*, 74
XIV. *Ag enn Avarice*, 88
XV. *Ag er Paillardiah*, 93
XVI. *Ag enn Ivi*, 99
XVIII. *Ag er Geurmandiſs*, 104
XVIII. *Ag enn Ivraignereah*, 107
XIX. *Ag er Holere*, 112
XX. *Ag er Pareſe*, 119
XXI. *Petra é bout Idolatré*, 125

CHAP. XXII. *Ag er Féhedeu éinep d'er Religion*, 127
XXIII. *Ag er Superstition*, 129
XXIV. *Ag enn Tonyereah*, 131
XXV. *Ag er Blaspheme*, 136
XXVI. *Kett-é pardonnein d'enn Annemisets*, 139
XXVII. *Ag er Scandal*, 147
XXVIII. *Ag er Restitution*, 150
XXIX. *Ag er Goal-Genzereah*, 162
XXX. *Ag er Gueuyérr*, 169
XXXI. *Ag er Herolleu*, 175

ÉIL POENTT. 187

CHAP. I. *Ag er Vertuyeu énn generalé*, 188
II. *Ag er Fé à Grechenneah*, 195
ACTEU A FÉ. *Ar er Güirionéen principallan ag et Lézenn à Grechenneah*, 204
III. *Ag enn Esperance à Grechenneah*, 211
IV. *Ag er Garanté à Grechenneah*, 219
V. *Ag er Garanté é zeliamp dempni-memp*, 226
VI. *Ag er Garanté doh enn Nessan*, 237
VII. *Ag enn œvreu à drugairé revé enn inean*, 245
*Corrigein er-ré é ra fante*, 246
VIII. *Enn œvreu à Drugairé revé er Horf*, 251
*Ag enn Alézon*, 251
IX. *Ag er Vertu à Religion*, 262
X. *Ag er respect zou doliét d'enn Dute à Ilis*, 267
XI. *Er Sule é zou de chervige Doué*, 276
XII. *Ag enn Overenn*, 283
XIII. *Ag er Bédenn*, 293

CHAP. XIV. *Ag er Sacremant à Benigenn*, 306
ART. I. *Ag enn Examenn à gensciance*, 308
II. *Ag er Contrition*, 314
III. *Ag er ferm Propos*, 324
IV. *Ag er Gevesion*, 330
V. *Ag er Satisfaction*, 337
CHAP. XV. *Ag er Communion*, 346
XVI. *Ag enn Œvreu mat, hac ag er profit à Poénieu*, 356
XVII. *Ag er Choése ag ur stat à vuhé*, 366
*Pédenn eit goulenn er graice d'obér ur Choise mat*, 374
XVIII. *Ag er-ré ne veénnant quet diméein*, 375
XIX. *Devér er Friédeu enn éilé é quevér éguilé*, 379
XX. *Obligation unn Tatt hac ur Vam é quevir hou Bugalé*, 386
ART. I. *Revé er Horf*, ibid.
II. *Aubligation unn Tatt hac ur Vam é quevér hou Bugalé revé ma oudéss unn inean*, 397
CHAP. XXI. *Devér er Vugalé é quevér hou Zatt ha hou Mam*, 409
XXII. *Obligation er Vastro ha Maistrezét é quevir hou Servitcrien hac enn dutt à hou zi*, 417
XXIII. *Aubligation er Servitérien*, 424
AVISS. *Pédenn d'enn Ælètt-Gardienn é zelier lareet oll ansamble*, 429
*Pédenn ést bout laret énn tiguéaheu, d'ur bihannan pep lstt brasi ag er blay, aveit recommandein er famill de Zoué*, 430

Fin ac er Roll.

## APPROBATION.

NOUS Vincent-Jean-Louis de Boutouillic de la Villegonan, Licentié, Chanoine de l'Eglise Cathédrale, & Vicaire Général de Monseigneur l'Illustrissime & Révérendissime CHARLES-JEAN DE BERTIN, Evêque de Vannes, avons lu & examiné le présent Livre *d'Instructions à l'usage des Retraites Bretonnes*, & n'y avons rien trouvé de contraire à la Foi & à la saine Doctrine. A Vannes ce sept Décembre mil sept cent soixante-sept.

DE BOUTOUILLIC DE LA VILLEGONAN,
Vicaire Général.

## PRIVILÉGE GENERAL DU ROI.

LOUIS par la grace de Dieu Roi de France & de Navarre: A nos amés & féaux Conseillers les Gens tenans nos Cours de Parlement, Maître des Requêtes ordinaire de notre Hôtel, Grand Conseil, Prévôt de Paris, Baillifs, Sénéchaux, leurs Lieutenans civils & autres nos Justiciers qu'il appartiendra, SALUT. Notre bien amé & féal Conseiller en nos Conseils, le Sieur Charles-Jean de Bertin, Evêque de Vannes, Nous a fait exposer qu'il auroit besoin de nos Lettres de Privilege pour l'impression des Usages de son Diocèse. A ces Causes, Voulant traiter favorablement ledit Sieur Evêque, Nous lui avons permis & permettons par ces Présentes de faire imprimer par tel Imprimeur qu'il voudra choisir, tous les *Bréviaires*, *Diurnaux*, *Missels*, *Rituels*, *Antiphonnaires*, *Manuels*, *Graduels*, *Processionaux*, *Epistoliers*, *Pseautiers*, *Demi-Pseautiers*, *Directoires*, *Heures*, *Catéchismes*, *Ordonnances*, *Mandemens*, *Statuts Synodaux*, *Lettres Pastorales & Instructions*, *à l'usage de son Diocèse*, en tels volumes, formes, marges & caracteres, conjointement ou séparément, & autant de fois

que bon lui semblera, & de les faire vendre & débiter par-tout notre Royaume pendant le temps de douze années consécutives, à compter du jour de la date de ces Présentes, sans toutefois qu'à l'occasion des Livres ci-dessus spécifiés, il puisse en être imprimés d'autres qui ne soient pas dudit Evêque. Faisons défenses à tous Imprimeurs, Libraires & autres personnes de quelque qualité & condition qu'elles soient, d'en introduire d'impressions étrangères dans aucun lieu de notre obéissance, comme aussi d'imprimer ou faire imprimer, vendre, faire vendre & débiter lesdits Livres en tout ou en partie, & d'en faire aucune traduction ou extraits, sous quelque prétexte que ce puisse être, sans la permission expresse & par écrit dudit Sieur Evêque ou de ceux qui auront droit de lui, à peine de confiscation des Exemplaires contrefaits, & de trois mille livres d'amende contre chacun des Contrevenants, dont un tiers à nous, un tiers à l'Hôtel-Dieu de Paris, & l'autre tiers audit Sieur Evêque, ou à celui qui aura droit de lui, & de tous dépens, dommages & intérêts; A la charge que ces Présentes seront enregistrées tout au long sur le Registre de la Communauté des Libraires & Imprimeurs de Paris, dans trois mois de la date d'icelles, que l'impression de ces Livres sera faite dans notre Royaume, & non ailleurs, en bon papier & beaux caractères, conformément aux Réglemens de la Librairie; qu'avant de les exposer en vente les Manuscrits ou imprimés qui auront servi de copies à l'impression desdits Livres, seront remis ès mains de notre très-cher & féal Chevalier Chancelier de France le Sieur de la Moignon, & qu'il en sera ensuite remis deux Exemplaires de chacun dans notre Bibliothéque publique, un dans celle de notre Château du Louvre, un dans celle de notre très-cher & féal Chevalier Chancelier de France le Sieur de la Moignon, & un dans celle de notre très-cher & féal Chevalier Garde des Sceaux de France le Sieur de Machault, Commandeur de nos Ordres, le tout à peine de nullité des Présentes; Du contenu desquelles vous mandons & enjoignons de faire jouir ledit Sieur Evêque, & ses ayans cause, plainement & paisiblement, sans souffrir qu'il leur soit fait aucun trouble ou Empêchement. Voulons que la copie des Présentes, qui sera imprimée tout au long au commencement ou à la fin desdits Livres, soit tenue pour dûment signifiée, & qu'aux copies collationnées par l'un de nos amés & féaux Conseillers Secrétaires, foi soit ajoutée comme à l'Ori-

ginal. Commandons au premier notre Huissier ou Sergent sur ce requis, de faire pour l'exécution d'icelles, tous actes requis & nécessaires, sans demander autre permission, & nonobstant clameur de Haro, Charte Normande, & Lettres à ce contraires. CAR TEL EST NOTRE PLAISIR. Donné à Versailles le vingt-quatrieme jour du mois de Mars, l'an de grace mil sept cent cinquante-six, & de notre Regne le quarante-unieme. Par le Roi en son Conseil.

*Signé* LE BEGUE.

*Registré sur le Registre XIV de la Chambre Royale des Libraires & Imprimeurs de Paris. No 30, fol. 28, conformement au Reglement de 1723, qui fait défense, Art. IV, à toutes personnes de quelque qualité quelles soient, autres que les Libraires & Imprimeurs, de vendre, débiter & faire afficher aucuns Livres pour les vendre en leurs noms, soit qu'ils s'en disent les Auteurs ou autrement, & à la charge de fournir à la susdite Chambre neuf Exemplaires de chacun, prescrits par l'Art. 108 du même Reglement. A Paris, le 26 Mars 1756.*

C. A. JOMBERT, Adjoint.

